TAOLENN



*Pep gwir miret striz*

# EVIT MA VEVO AR BREZONEG

Kenvroiz ker,

P'en deus goulennet Roparz Hemon diganen ha mont a rafen d'ober eur brezegenn da *Saverien an Naoned*, em eus soñjet dioustu : mont a rafen gant plijadur, met peseurt prezegenn ober d'ezo ?

Kredi a ra d'in eo ar gazetenn *Arvor* he deus va lakaet da gavout danvez va frezegenn. Lennet hon eus e niverenn diweza miz gwengolo eur pennad dindan an ano : *An Torfed Dibardon*.

Evit oberour ar pennad-se ez eo ar Vretoned a zo kablus o-unan, mar da niver ar vrezonegerien war goaza, ha bremañ setu, ger evit ger, ar pez en deus lavaret e galleg :

« Gwelet ez eus bet ha gwelout a reer c'hoaz, — nemet eo bihanoc'h o niver, war a seblant, — brezonegerien gredus hag oberiant, anezo tud ampart war yez o bro, o vont hepken e galleg ouz o bugale. Digareziou brao a gavont evit ober evel-se : pe unan eus ar priedou ne oar ket ar brezoneg, pe n'emaint ket o veva e bro ar brezoneg, pe ez int re skuiz pa zeu an abardaez. Koulskoude e lavarer atao e vo desket ar brezoneg d'ar vugale pa vezint deut d'an oad-mañ-oad. O lakaat e talc'hint d'o ger, — ha peurliesa ne vo ket graet, ha ne vo ket gallet hen ober, — ne vo desket e yez d'ar bugel nemet evel eur yez estren

ha ne vez tennet eus an doare-se da ober, nemet eur frouez dister ».

An hini a zistag d'eomp ar geriou reut-se en deus ar gwir d'hen ober. Ne deo ket evel ar vedisined-se, a lavar d'ar re a c'houlenn kuzul diganto : « Grit ar pez hoc'h alian da ober ha nann ar pez a ran-me va unan ». E vugale d'an den-se ez eo ar brezoneg yez o c'havell. Evelato n'emañ ket gantañ ar wirionez penn-da-benn.

Ret eo d'eomp kemer ar vuhez evel m'emañ hag an dud evel m'emaint.

Ar vuhez a zo peurliesa eun dra gwall rouestlet, ha liesdoare eo danvez ha perziou mat an dud.

Eun dra a zo diarvar : *hep ar brezoneg n'eus ket ha ne vo ket a Vreiz.* Pe, mar kavit gwell, hep ar brezoneg ne vo eus Breiz nemet eun ano kaer en istor kornog Europa, eun ano hepken avat, evel hini impalaerded Ambikatos gwechall-goz. Evit ma vo eur Vreiz yaouank e ranko avat ar brezoneg kenderc'hel da veza komzet, ha diaes e vo d'ezañ kenderc'hel da veza komzet ma ne vez ket desket d'ar vugale war barlenn o mamm.

*
* *

Bremañ, peogwir emaomp amañ etrezomp Saverien, ac'hanomp brezonegerien dihunet, a gar o bro Vreiz hag ar brezoneg, peogwir n'emaomp ket o stourm, dre skrid pe dre gomz, ouz enebourien hor yez, e c'hellomp, mar kirit, klask dirouestla ar gudenn en eur sellout a-dost *ouz ar pez hon eus graet, lod ac'hanomp, ouz ar pez a ra lod all hizio hag ouz ar pez a c'heller ober hiviziken war dachenn ar brezoneg yez ar familh.*



*
* *

Da genta eun eveziadenn : eur gartenn douaroniez a zo, war eun dro, eun dra kentelius-tre hag eun dra douellus. Anaout a reomp holl ar c'hartennou-se ma vez merket warno harzou ar brezoneg hag ar galleg e Breiz abaoe amzer Nevenoe. D'am meno ne dint gwir nemet dre vras. N'eus morse bet a harzou, e gwirionez, etre ar galleg hag ar brezoneg e Breiz. Dalc'hmat ez int bet kemmesket. Nemet eun amzer a zo bet ma c'houneze ar brezoneg tachenn war ar yez all, hag eun amzer a zo deut, goude argadennou an Normaned, a greder, m'en deus staget ar brezoneg da goll tachenn. Mar deo chomet diflach abaoe kantvedou al linenn a verk harzou Breiz-Izel ha Breiz-Uhel, an holl a oar ivez e vez komzet galleg, abaoe gwall bell 'zo, dre Vreiz-Izel a-bez, dreist holl er c'hêriou, bras ha bihan. Ne deo ar vrezonegerien e Breiz nemet enezennou, bras pe vrasoc'h, e mor ar galleg oc'h en em sila dre waziou, striz da genta, nemet e klaskont mont war ledanaat betek dont da veza lennou, amañ hag ahont, da c'hortoz lonka an enezennou diweza.

*
* *

Setu, a gredan, eun daolenn dostoc'h d'ar wirionez rik. Kemeromp bremañ skouer an enezenn vihana a c'hell beza : eur familh. Amañ e komzin diwar va skiant-prenet nemetken, da lavarout eo, diwar va fenn va-unan da genta, hep tamm mez hag hep tamm lorc'h.

Va zad ha va mamm, — Doue d'o fardono ! — a oa brezonegerien rik. Tri a vugale o deus bet, deut

d'o oad gour. Ar brezoneg a zo bet yez o c'havell. Beva a raemp en eur gêrig a Vreiz, m'eo beo-buhezek enni ar brezoneg. Ha koulskoude an enezennigse, a seblante ken start hag harpet-kreñv en-dro d'ezi, a zo bet krignet gant ar galleg. N'eus nemedoun da veza kendalc'het da vont dalc'hmat e brezoneg ouz va c'herent, betek beza divarrek da zistaga outo eur ger gallek, zoken dirak gallegerien.

Ha petra a zo c'hoarvezet ganin er-maez eus va enezennig ? Eur bugel ne deo ket graet da veva hepken gant e gerent. Dont a ra eun oad ma sav ezomm d'ezañ da gaout darempred ouz bugale all eus e oad. Setu eur wirionez a bouez bras ma teuimp d'ezi endro bremaik. Da genta kamalad em boe eur bugel eus va oad m'oa e gerent ganto eur stal vezer ekichen va zi. N'ouie ger brezonek ebet na me ger gallek. Me'm eus desket ar galleg gantañ, heñ avat n'en deus ket desket ar brezoneg ganin-me. N'em boe da gamaladed, a-hed ar weçh, nemet paotred an nebeudig tiegeziou e kêr, ma ne veze morse graet enno gant ar brezoneg, nemet ouz an dud diwar ar maez, paotred ha n'o deus ket gouezet strolla pevar ger brezonek araok o oad-gour. Perak oun chomet stag ouz ar brezoneg ? Dre m'em eus kendalc'het da vrezonega er ger, dre m'oun bet lakaet da lenn *buhez ar Sent* diouz an noz, dre m'em eus staget da lenn *Feiz ha Breiz* ha *Kroaz ar Vretoned* hag ivez moarvat, diwar levezon Klaoda 'r Prat, a oa mestr skol libr d'an amzer-se em farrez.

Aet d'ar c'hloerdi bihan, em eus kroget gant studi al latin, ar gresianeg, ar saozneg hag eur bern traou kaer all, met ar brezoneg n'en deus bet lec'h ebet em buhez, nemet e-pad ar vakañsou. Skol vrezonek a



veze graet er c'hloerdi d'ar re n'ouient tamm brezoneg, met d'ar re all eveldon, netra. Ni oa sañset gouzout a-walc'h, hep beza bet etre hon daouarn eur yezadur, hep beza desket skriva reiz ar yez a gomzemp hag a lennemp, lod ac'hanomp, dre chañs.

Seiz vloaz studi a yeas e-biou, pemp bloaz brezel da c'houde, ha setu an den deut d'ar gêr hep beza gallet morse distaga diouz ar brezoneg, hogen hep beza staget d'e studia araok e bemp bloaz-war-nugent. Kavet em boa da brena e Paris, e-kichen ar Pantheon, *Breiziz* gant Taldir-Jaffrennou, a reas d'in anaout eun dra bennak eus istor skrivagnerien va bro. *La Langue Bretonne en 40 leçons* a zisplegas d'am daoulagad frammadur ar yez a gomzen. *Ar an Deulin* gant Bleimor, e 1921, am lakaas d'ober anaoudegez gant eur rann-yez dianav d'in ha gant eur barz meur. D'an ampoent-se ez oan eta eur brezoneger chomet stag ouz e yez, ahendall eus istor Breiz e ouien eveljust nebeutoc'h a dra eget diwarbenn Nabuchodonosor hag all.

Edon o vont da zimezi. Anaoudegez am boa graet e galleg gant an hini a zo deut da veza va gwreg. Ar galleg oa bet yez ar familh eviti hag ez eo bet hini hon darempredou, daoust d'ezi da veza desket brezoneg er-maez eus an ti. Beva hon eus graet e Sant Brieg, e Roazon. Ar vugale a zo bet savet e galleg. N'o deus klevet nemet galleg en-dro d'ezo, nemet epad ar vakañsou, ha neuze eo o deus staget da gomz brezoneg gant o c'hamaladed war an tevenn. Gouzout a reont brezoneg madik a-walc'h. Ne lavarin ket e kavan em eus graet evel m'eo dleet d'eur brezoneger dihunet. Eur c'hrenn-lavar gall a zo : « mar gellfe kozni, mar goufe yaouankiz ». An amzer dremenet

ne vez ket adtapet en-dro, nemet e c'hell talvezout d'in va skiant-prenet da denna kenteliou talvoudus d'ar re a zeuio war hol lerc'h hag o deus c'hoant d'ober gwell eget ar rummad en o raok.

Ha fur eo tamall d'eur brezoneger, a vev e-kreiz ar galleg hag a zo chomet hep ober eus ar brezoneg yez e di, beza dall ha digalon ? N'ouzon ket. Diarvar eo koulskoude, m'en deus soñjet meur a wech, p'eo bet dihunet da vat, eeuna e vuhez war an tu-se, en deus pleget dindan eur strivadenn bemdeziek re denn, ez eo aet d'an doare aesa dre skuizder, kentoc'h eget dre zigalonegez. N'en deus ket avat tizet ar pal en deus meizet beza ar pal merket d'ar vrezonegerien dihunet e Breiz Nevez. N'en deus ket bet nerz a-walc'h, dalc'husted a-walc'h da enebi ouz an nerziou kontrol. N'oa ket anezañ eun den meur. Nemet an holl a oar ez eo rouez an dud veur hag ez eo graet eur vro, Breiz evel ar re all, eus tud liesdoare, an darnvuia anezo etre daou, na nerzus-tre na laosk-krenn. Gant ar re-mañ koulskoude e vez graet ivez ar vro. Kenderchel a rankont ivez da gomz e brezoneg, hag ar brezoneg a dle beza yez o ziegez pe e kendalc'ho da goll tachenn.

Penaos ober ? Penaos rei nerz d'ar re n'o deus ket a-walc'h drezo o-unan ? Penaos o skoazella da enebi ouz pouez spontus ar galleg hor sach dibaouez en e lec'hid ? Penaos gounit an emgann a bad keit hag ar vuhez, e pep hini ac'hanomp hag en-dro d'eomp, etre ar brezoneg hag ar galleg ?

Krouidigez *Sav* e Paris a zo bet gwella respont a c'heller ober d'ar goulennou emaoun o paouez ober. « Unaniez a ra nerz » a lavarer atao. Ret eo avat unani traou a hevelep seurt. Ar c'hevredigeziou ma



vez enno, mesk-ha-mesk, brezonegerien ha gallegerien, a c'hell beza talvoudus war meur a dachenn. N'hellont ket beza war dachenn ar brezoneg. Dalc'hmat e vev ar c'hevredigeziou-se diwar goust ar brezoneg. Komz a c'hellont diwar e benn, eus eur penn d'ar bloaz d'an hini all ; ne gomzont ket e brezoneg ; setu o gwasa si.

* * *

Menoz *Sav* a zo boda brezonegerien da gomz etrezo e brezoneg diwar-benn pep tra. Eur menoz dispar eo. E ve diwanet ar menoz-se e Paris, n'eus ket da veza souezet. Nemet eur fazi e vije bet kredi n'oa lec'h da *Sav* nemet en diavaez eus Breiz, pe zoken en diavaez eus Breiz-Izel. Lec'h a zo da *Sav* ha labour talvoudus evit e strolladou e Breiz-Izel ivez, peogwir ne deo ar vrezonegerien, evel hon eus laret bremaik, nemet enezennou pe enezegou, stank pe stankoc'h, e mor ar galleg, e Breiz-Izel koulz hag e lec'h all.

* * *

*Sav* a ra eur vad dispar d'ar brezoneger e-unan ; penaos e c'hellfe ober an hevelep mad d'an tiegez brezonek ? Setu a c'hellomp gwelout bremañ.

Lavaret hon eus ez eo ret evit ma vevo ar brezoneg e kendalc'hfe da veza yez ar familh.

An abeg en deus pouezet ar muia warnoun, pa veven e Roazon pe e Sant Brieg gant va bugale vihanik, da chom hep mont d'ezo da genta e brezoneg hepken a zo hemañ. En diavaez eus an ti ne veze klevet nemet galleg. Paotred an Emzao breizek e Roazon a studie ar brezoneg eveljust. Etre studia ha komz aes

ha fraez ez eo siouaz ! hir an hent. Eus va bugale eta, savet e brezoneg e Roazon, e vije bet Robinsoned Crusoe er-maez eus o zi, ha n'ouzon ket ha mat eo da gerent ober eus o bugale enezidi e-touez ar vugale all. Rak ne deo ket graet ar vugale evit ar gerent nemetken. Klask a reont kaout darempredou abred ouz bugale all. Buhez ar bugel a zo gant ar c'hoari, ha gant ar vugale all eo e vez c'hoariet e gwirionez, ha nann gant ar re vras. Petra a c'hoarvez ganto, mar dint prizoniet en eur yez na glevont ket e genou o amezeien vihan ? Moarvat e tle beza diaes o fenn.

Klevet hoc'h eus komz eus ar re vihan a zeu d'ar skol hep gouzout tamm galleg. Evit an darnvuia anezo ez eo an amzer-se gwall reuzeudik. Neuze eo e pakont, lod anezo, *si ar bihander* a bouezo a-wechou war o buhez penn-da-benn. Arabat e teufe ar bugel da gredi ez eo re zisheñvel diouz ar vugale all. Arabat ober anezañ eur Robinson Crusoe.

* * *

Bras va doujañs evit ar re a heuilh skouer Yann Sohier, a yeas e brezoneg da genta ouz e verc'hig. Bras va doujañs evit kement hini a ra kemend-all. Ar gwir a zo ganto. Nemet al labour o deus boulc'het, hag a zo eun dra kaer-dreist, a zo war riskl mont da fall mar chomont o-unan penn. Amañ c'hoaz ez eus labour evit *Sav*. Ne dle ket ober war-dro ar vrezonegerien deut en o oad gour nemetken ; ober a dle ivez war-dro ar vrezonegerien vihan.

Anaout a ran e Roazon eur paotrig, savet e brezoneg. Deut oa da gredi, a lavare d'in e dad, n'oa nemetañ war an douar a vugel o komz brezoneg. Ne gleve



ar yez-se nemet gant lod eus ar wazed pe ar merc'hed a zeue da welout e dud.

Abaoe eur pennad amzer, avat, ez eus deut da chom da Roazon, lakaomp daou pe dri diegez all, o deus savet ivez o bugale e brezoneg. Setu m'eo deut d'ezo eur soñj. Beva a ra ar vugale evit c'hoari gant bugale all. Netra gwelloc'h neuze d'ober eget boda etrezo brezonegerien vihan. Ha bremañ bep yaou e teu ar vugale-se da dremen eun hanter dervez en eul liorz, hag eno e c'hoariont e brezoneg. Hag ar paotrig e-unan-penn, a grede d'ezañ beza eur vouale'h wenn, en deus gwelet bremañ n'oa ket e-unan eus e seurt. Anaoudegez en deus graet gant bugale all o komz brezoneg eveltañ. Disammet eo e galonig. Saveteet eo.

N'eus nemet eur gentel da denna eus va danevellig. *Sav* a dle klask ober evit ar vugale ar pez a ra evit ar re vras. Ar vrezonegerien vihan a dle ivez dont da veza *saverien*. N'eus nemet en doare-se ma c'hello herzel ouz ar mor an enezennou kollet amañ hag ahont : herzel ha padout.

* * *

Strolladou *Sav* a c'hell dont d'ezo eta eun dalvoudegez dreist da harpa ar brezoneg evel yez ar familh. D'ezo da veza, ne deo ket hepken strolladou brezonegerien, hogen strolladou tiegeziou brezonek. Ober a c'hellont estreget war-dro ar vrezonegerien deut en o oad gour, soñjal, n'eo ket hepken er re a zo amzer vremañ Breiz, hogen ouspenn er re a zo hec'h amzer-da-zont. Hag eus ar re-se ez eus estreget ar vugale. Ober a ranker ivez war-dro an dud yaouank.

*
* *

Ne gendalc'h ar brezoneg da veza yez an tiegez nemet diwar eur boaz gwriziennet-doun. Mar da merc'hed ha paotred yaouank an eil re ouz ar re all e galleg da genta, emañ e riskl bras ar galleg da zont da veza yez o ziegez pa zimezint ha yez kavell o bugale pa zeuio ar re-mañ d'ar vuhez. Ret eo eta tenna evez an dud yaouank war an dra-se. Diaes eo en em zizober eus ar pleg kemeret en amzer a-raok an dimezi. Ar gwasa'zo, ne weler talvoudegez traou 'zo nemet pa zeuer eun tammig war an oad. Pa vezer yaouank, emañ preder an dud gant traou all. Dihuni a reer re ziwezat alies. Hag e ranker koulskoude beza dihunet evit merzout gwir dalvoudegez ar brezoneg, evit gwelout ez eo eun teñzor da virout, ez eo an arouez n'eus nemetañ eus Breiz, he banniel beo. Penaos kaout ahendall ar youl da striva evit ober eus ar brezoneg yez ar vugale a dle war hol lerc'h derc'hel buhez da Vreiz.

*
* *

Evit beza stag e gwirionez ouz ar brezoneg, eur brezoneger aet da veva er-maez eus e vro c'henidik, er-maez eus enezennig e vugaleaj, a dle enaoui ennañ e-unan ar spered broadel.

Gouzout a ran ez eo eur reolenn e *Sav* tremen hep ober politikerez. N'emañ ket tamm ebet em soñj pledi gant kostez politikel kudenn Vreiz. N'eus forz e pe zoare e vo dirouestlet ar gudenn-se, e ranko dalc'hmat ar brezoneger gouzout ez eo ezel eur gumuniez, hec'h ano Breiz, hag ez eo ar brezoneg penna arouez ar gumuniez-se, an arouez a dle, en abeg da



se, beza miret gant ar brasa evez. Ar spered broadel a zo eun dra ret evit ma vevo ar brezoneg. Ar spered broadel, digemmesk eus pep kredenn bolitikel, a dle beza hini strolladou *Sav*. Hag evel-se e vo echu an amzer ma oa ar brezoneger, divroet pe zoken en e vro, eun dra o vont gant red an dour. Harp a gavo war brezonegerien all gredus, harp evit kenderc'hel da vrezonega, evit ober eus ar brezoneg yez e zimezi, harp evit ober eus ar brezoneg yez e vugale. An den e-unan peurvuia a zo sur da veza faezet en emgannse. Strollet-start, saverien koz ha yaouank, e teuio an trec'h ganeomp hag *ar brezoneg a vevo.*

ABEOZEN

*(Prezegenn graet e Naoned dirak strollad SAV d'ar 5 Here 1941)*

## TUD HON EUS ANAVEZET

# EMIL ERNOD

Emil Ernod, ar gouizieg bras a reas kement evit hor yez, hag a varvas nebeut a-raok ar brezel, n'em eus gwelet nemet diou pe deir gwech.

Ar wech kentañ, war-dro ar bloaz 1923 e oa, ez is d'e welout e Paris. Degemeret e voen gantañ en eun doare hegarat-tre. Eun denig bihan a oa anezañ, koz-koz d'am meno (studier yaouank e oan neuze), nemet buan e kavis e oa lemm e spered e-keñver ar brezoneg ha kudennou ar yezoniez.

Edo d'an ampoent o labourat, a lavaras d'in, war eur geriadur brezonek-gallek. An hini eo a dlee bezañ embannet e ti Prud'homme e 1927. Eur bern golo̧iou-lizer melen a oa a-stlabez war an daol dirazañ, leun-kouch a dammou paper a bep ment, trouc'het ha roget n'eus forz penaos. « War an tammou paper-mañ », emezañ, « emañ merket geriou va geriadur nevez ».

Sabatuet e chomis. « Penaos », a soñjis, « e c'hell hemañ dont a-benn da sevel eun oberenn a c'houlenn kement a urz hag a aked gant paperou ken diskempenn ? »

Lavaret eo bet d'in abaoe e laboure Emil Ernod



diwar eñvor dreist-holl. Hen krediñ a-walc'h a rafen. Rak en hevelep devez, ha ni o kaozeal diwar-benn e levr bras « Geriadur ar Brezoneg-Krenn », ha me o klemm pa na gaven ket tra pe dra el levr-se, e respontas d'in raktal : « War ar bajenn-mañ-pajenn e kavot ar pez a glaskit ». Hag e roas d'in niverenn ar bajenn difazi war an taol.

Eun dro all e welis Emil Ernod e Montroulez. Eno, da geñver ar « Bleun-Brug », e voe dalc'het eur vodadeg eus « Breuriez-Veur ar Brezoneg ». Emil Ernod, soñj am eus, ne gomzas nemet galleg, ha me nemet brezoneg. Feuket oan bet o klevout rener ar Vreuriez-Veur oc'h implij eur yez estreget ar brezoneg e-pad ar bodadegou.

E Sant-Brieg e welis ivez Emil Ernod en e di, war leurenn Sant-Mikael. Diskouez a reas d'in e levriou, a oa lakaet war staliou o c'holeiñ ar mogeriou, ken diskempenn hag e baperou gwechall. Teñzoriou a oa e-touez al levriou-se.

N'em eus ket skrivet nemeur d'ezañ ha n'en deus ket skrivet nemeur d'in. Pa voe moulet e c'heriadurig brezonek-gallek, burutellet e voe ganin en eun doare rust a-walc'h, a zisplijas d'ezañ. Souezet e voen eta, eur pennad amzer da c'houde, o kaout digantañ unan eus e vojennou kinniget d'in gant eur ger karadek.

Etre Emil Ernod ha ni tud yaouank, e oa eun islonk doun. Bez' e oa anezañ eur c'helenner skolveur a c'hiz koz, hag a oa d'ezañ ar gresianeg, al latin hag ar galleg evel diazez pep gouiziegez. Desket en doa koulskoude, ouspenn ar yezou keltiek, an alamaneg, ar saozneg ha zoken an hollandeg. Ar studiou-se, anat eo, n'o doa lezet roud ebet war e

spered. Pa skrive e brezoneg, skrivañ a rae atao diwar skouer ar galleg. E vojennou, tennet an darn vuiañ anezo diouz La Fontaine, a zo dister-tre, ret hen ansav. Hag heñ o klask choukañ enno kement ger ha kement tro-lavar iskis en doa dizoloet, diaes int da gompren. Ne gredan ket e vo dalc'het soñj en amzer da zont eus ouspenn eun dek bennak anezo.

Ganimp e chomo brudet evel yezour kalz muioc'h eget evel skrivagner. Seul vui e studiomp hor yez, seul vui e teuomp da veizañ pegen doun ha klok e oa e ouiziegez. Kounnariñ a reomp alies gant an dizurz a ren penn-da-benn d'e holl oberou-yezoniez gwitibunan, gant ar pennadou hag an notennou o paotañ enno, hag a zo poan o krediñ n'int ket bet savet gant eur bugel. Evel yezour zoken, ne oa mui Emil Ernod eus hon amzer. Ha padal, ar spered-se eo a zalc'has anezañ tostik-tost ouz ar brezoneg evel yez veo, evel yez da vezañ stourmet eviti, evel yez da vezañ karet. N'en em gollas ket er c'houmoul evel ma reas alies Jozeb Loth ha gouizieien lorc'hus eveltañ. Hizio e kav d'in n'em eus ket e anavezet awalc'h. Keuz am eus d'an aliou fur am bije bet digantañ.

*(Prezegenn graet e Roazon-Breiz d'an 28 a viz Genver 1942)*



# MAC GIOLLA BHRIDHE

En deiz all e voe embannet war ar c'hazetennou kelou maro Mac Giolla Bhridhe, brudetoc'h e Breiz dindan an ano a Lord Ashbourne.

An Iwerzonad-se a vo bet eur garantez vras hag eur gasoni vras en e galon : karantez ouz Iwerzon, kasoni ouz Bro-Saoz. Amañ ne zisplegin ket d'eoc'h istor e vuhez. Fellout a ra d'in hepken lavarout d'eoc'h penaos em eus e anavezet.

Er bloaz 1922 e oa, a gredan. Studier e oan e Paris. Eun deiz, er skol vrezonek aozet gant ar C'helc'h Keltiek, e welis eun den gwisket evel Tiruheliz Bro-Skos, d'ezañ eur vroz verr, noaz e zaoulin, mentetuhel, diouskoaz ledan, bleo gwenn war e benn, heñvel e zoare ouz hini ar Gelted koz.

« Piou eo hennez ? » a c'houlennis ouz an Aotrou Régnier, a oa rener ar C'helc'h neuze.

« Lord Ashbourne », emezañ ; « it da ober anaoudegez gantañ mar kirit ».

« Ha ret e vo d'in », a c'houlennis, « komz saozneg gantañ » ?

« Arabat d'eoc'h », eme an Aotrou Régnier, « ober ar fazi-se. Morse ne gouez eur ger saoznek diouz muzellou Lord Ashbourne. Mar deo deut da chom e Bro-C'hall, ez eo moarvat peogwir ne felle ket d'ezañ komz yez mac'homerien e vro ».

Lord Ashbourne am degemeras hegarat-tre. Pa

lavaris d'ezañ em boa c'hoant deski iwerzoneg, e teuas hegaratoc'h c'hoaz hag e pedas ac'hanoun da zont da heulia ar skol a veze graet gantañ er « Sorbonne » eur wech ar sizun goude koan.

Da skol Lord Ashbourne ez is. Eur skol iskis ma'z eus bet unan biskoaz. Eur yez diaes eo an iwerzoneg, ha Lord Ashbourne ne oa ket eur c'helenner dispar. Deski a raemp en eul levr bihan. Ha goude c'houec'h miz n'hor boa studiet c'hoaz nemet peder pe bemp kentel. Marteze ivez ne oamp ket studierien gwall aketus. Kement-se ne oa ket evit lakaat Lord Ashbourne da fallgaloni : « Gouzout a ran », a lavaras d'in eur wech, « ne zeskit ket kalz a dra. Met c'houi a zo Bretoned da vihana, hag an nebeut a zeskit a zo dek gwech muioc'h eget ar pez a zeske va studierien gwechall, a-raok ar brezel. N'em boa neuze o heulia va c'henteliou nemet kazetennerien a Vro-C'hall ».

Tri bloaz goude, en em fachis gant Lord Ashbourne. Aet oan da Zulenn gant Bretoned all d'eur C'hendalc'h Hollgeltiek. Eno e kejis gant Lord Ashbourne. Kenta a lavaras d'in e voe : « C'houi, Bretoned, arabat d'eoc'h amañ klask komz saozneg. Diskouezit da dud ar gêr-mañ ez eus yezou estreget ar saozneg milliget. Komzit brezoneg etrezoc'h, ha gant tud ar vro-mañ, komzit galleg, me ho ped ».

Va c'hredi a c'hellit, n'hor boa c'hoant ebet da gomz galleg, dreist-holl dirak Dulenniz, a oa re dechet dija da ober « the little Frenchmen » ac'hanomp. Eur brezegenn a ris e saozneg e skol-veur Dulenn diwar-benn Breiz. Biskoaz n'oun bet pardonet gant Lord Ashbourne, ha na skrivas d'in goude se nemet lizerou bihan ha berr, da gemenn d'in pez en doa da gemenn d'in ha netra ken.



An holl gazetennou, er pennadou o deus savet diwar e benn nevez 'zo, o deus meneget kalon vat Mac Giolla Bhridhe. E kêr Compiègne, en hanternoz Bro-C'hall, e-lec'h m'en doa en em dennet, e oa deut da veza madoberour bras ar beorien. Astenn a reas e vadelez da Vreiz ivez ha d'an oberou breizek. E-touez ar re genta eo bet da skoazella « Gwalarn » hag an embannaduriou brezonek.

Bez' e voe unan eus ar Gelted-se o doa komprenet ez oa dlead an holl Gelted en em anavezout gwelloc'h hag en em unani. Gwelout an holl Gelted unanet a-enep ar Saoz a oa huñvre Mac Giolla Bhridhe, eun huñvre hag a zeuio da wir hep mar a-raok pell. Siouaz, pa ne vo mui amañ da welout an devez kaer-se : sevenadur koz Keltia oc'h advleunia, gwarezet diouz yeo pounner tud Londrez.

*(Prezegenn graet e Roazon-Breiz d'an 20 a viz C'houevrer 1942)*

# EUJEN RÉGNIER

Emaoc'h o paouez selaou tud yaouank Kelc'h Keltiek Roazon. Ha peogwir e tlean komz hizio eus « tud hon eus anavezet », dereat e vo d'in dibab, e-touez ken lies a Vrezoned vat bremañ aet da anaon, unan a zo bet gwechall rener ar C'helc'h-se, Eujen Régnier, a stourmas e-pad hir amzer evit Breiz, e Paris da gentañ, e Roazon da c'houde.

Anaoudegez-vat am eus e-keñver Eujen Régnier. Er bloaz mil nao c'hant daou warn-ugent, ha me studier yaouank e Paris, ez is eun abardaez da seniñ kloc'hig e ranndi, war eur pevare pe eur pempvet solieradur, straed ar Skoliou. An Itron Régnier a zigoras. He fried, emezi, n'oa ket c'hoaz distro d'ar gêr (en eun ti-bank e laboure). Va fediñ a reas da c'hortoz. Ne zaleas ket. E welout a ran atao o tont er gambr, skuiz gant e zevez-labour, harpet war eur vaz, en eur jilgammañ, eun den kaer, kroummet avat eun tammig e ziskoaz, eur baro hir louet daouvegek displeget-ledan war e vruched, daoulagad speredek ha madelezus en e benn.

Eun den madelezus e oa, evitañ da gounnariñ buan hag alies. Diouz an deiz kentañ-se e teujomp da vezañ mignoned, hag e vanjomp mignoned betek e varo. Va skoazellañ a reas dizehan, ha, tra dibaot, ne c'hortozas biskoaz netra en eskemm.

Edo rener ar C'helc'h Keltiek e Paris. Da aozañ



en doa eta kan, koroll ha kenteliou. Tud a bep seurt am eus gwelet en e di. Ar reolenn en doa dibabet oa reiñ degemer mat d'an holl. Eur wech en em gavis eno gant eur paotr hag eur plac'h yaouank, a ganas d'eomp, — e galleg, anat eo, — unan eur pennad eus *Manon*, egile eur pennad eus *Carmen*. Pa voent aet kuit, Eujen Régnier, en eur c'hoarzin, a lavaras d'in : « Na vezit ket souezet. A-benn eur miz, an daou-mañ a gano toniou eus ar vro, e brezoneg. Evelse e pakan anezo-holl : o lezel a ran da zibunañ pez a gavont brao. Neuze, e teskan d'ezo karout traou bravoc'h. Eürus oc'h c'hoaz pa n'hoc'h eus klevet nemet *Carmen* ha *Manon*. Traou iskisoc'h am eus-me klevet ».

Bez' e oa Eujen Régnier unan eus ar Vreiz-Uhelizse o deus desket ar brezoneg gant feiz ha kalon hag a zo deut a-benn d'hen anaout mat-tre. Bepred e teue da heuliañ ar c'henteliou brezoneg aozet gantañ er *Sorbonne* pe e lec'h all, a-unan gant kenteliou kembraeg hag iwerzoneg. Plijadur en deveze o kaout tud e-leiz war e dro. Hogen gouzout a rae ivez ober plijadur d'an dud.

Muioc'h eget plijadur : mareou 'zo, e oa e di evel eun ostaleri ma veze roet evit netra peadra da zebriñ da gement Breizad a c'houlenne.

Pa zeuas Eujen Régnier da Roazon, c'hoant d'ezañ bevañ en e vro c'henidik, ne welis mui anezañ nemet eur wech pe ziou bep bloaz. Evit Kelc'h Keltiek Roazon e reas evel evit Kelc'h Keltiek Paris. Diaesoc'h e voe d'ezañ avat : eur gêr vihan eo Roazon, kontammet an aer enni gant kasoniouigou tud vihan. Hag ouspenn,. war wasaat ez ae e yec'hed.

Ar wech diwezañ m'e welis en e di, straed Foujera,

e oa tost da vervel. Va degemer a reas, ken hegarat ha biskoaz, daoust m'en doa bec'h o kaozeal hir amzer, heskinet ma veze gant an droug. Pa verzan al labour a gasas da benn, e choman mantret, rak hizio, m'emañ e strivou o teurel frouez, e seblant bezañ ankounac'haet. Setu perak e felle d'in, da heul an abadenn gaer-mañ roet gant e Gelc'h, lakaat da adveván e eñvor.

ROPARZ HEMON

*(Prezegenn graet e Roazon-Breiz d'an 21 a viz Meurz 1942)*



# AL LENNEGEZ NORVEGIAT

Pa n'eo ket a-walc'h, evit maga ha dieubi hor spered, gant hol lennegez-ni, na zoken gant al lennegeziou kelliek arall, ret-mat eo d'imp klask hor mad el lennegeziou all tosta ouzimp, ha dreist-holl el lennegeziou germanek, hag anaout anezo ar muia ma c'hellomp. E-keñver ar pal-se eo e fell d'in komz eus eul lennegez dudius-tre evidomp diwar meur a abeg, al lennegez norvegiat.

« Norvegiat », a lavaran, rak lennegez Norvegia n'eo ket atao norvegiek. Taolomp da genta eur sell ouz istor ar vro-se. Goude beza bet rannet pell amzer etre rouanteleziou bihan alies o vrezelekaat kenetrezo, e voe unvanet Norvegia dindan beli ar roue Harald, a zo eun tammig evel eun Nomenoe norvegiat, — hogos kempred da Nomenoe ahendall. Harald, goude beza trec'het ar roueedigou hag unvanet ar vro, a aloubas an Inizi Gall, Orc'h ha Shetland ; goude e varo avat e savas tabut ha brezel etre e warlerc'hidi, evel ma c'hoarvez alies da heul maro ar roueed veur, ha rivinet e voe ar vro gant brezeliou-diabarz hep paouez. E-pad meur a gantved koulskoude, e kendalc'has Norvegia da veza eur vro c'halloudus ; he roueed a biaoue ivez Bro-Danmark, hag a glaskas aloubi Breiz-Veur hag Iwerzon : lazet e voe Harald III e Stanford-Bridge o vrezeli a-enep ar roue saoz Harold (1047). Ar mare-se, evel tost an hevelep hini

evit Breiz, a voe eta eur marc skedus, hogen divius ivez evit Norvegia, hag e 1397, pa voe unvanet Norvegia, Danmark ha Sveden dre feur Kalmar, e oa re skuiz Norvegia evit chom eur vro c'halloudus, ha Danmark eo a gemeras penn ar c'hengevredad skandinaviat. Ar vrientinien norvegiat a oa bet lazet gant ar brezeliou, pe aet kuit da Island pe da vroiou all evit tec'hout diouz gwaskerez ar roueed ; ha Norvegia, dibennet-krenn, a gollas he broadelez ha ne voe mui anezi nemet eur rannvro eus Danmark. Tamm-ha-tamm, avat, e tihunas e-touez ar bobl koun an amzer dremenet, hag ar vroadelouriez a ziwanas muioc'h-mui. E 1814 e voe trec'het Danmark, kenvrezeliad da Napoleon, gant Sveden hag ar broiou all kenvrezelidi da Vro-Saoz, ha lamet Norvegia digant Danmark ha roet da roue Sveden, hep goulenn o ali digant Norvegiz. Ar priñs Kristian-Friedrik a glaskas embann dieubidigez Norvegia, hogen ne zeuas ket a-benn dre ziouer a harp a-berz ar bobl, ha setu Norvegia o tremen dindan beli hec'h amezegez. Goell ar frankiz, avat, a oa taolet e-touez ar bobl ; strolladou broadel a voe savet, ha goude kalzik a drubuilhou, na deas ket koulskoude betek an dispac'h, e voe ret da Sveden lezel he frankiz gant Norvegia (1905).

Ar yez, evel just, a heulias darvoudou an istor. E-pad amzer skedus ar rouantelezіou bihan hag ar roueed veur, e voe anezi, a-gevret gant an iwerzoneg hag ar c'hembraeg, unan eus penna yezou lennegel Europa ; er yez-se, ken e Norvegia hec'h-unan, ken en Island, e voe savet an oberennou meur anvet an « Edda » hag ar « Saga ». Hogen, kollet he frankiz gant Norvegia, ne voe ket an norvegieg evit chom



eur yez lennegel, hag ar yez veur, ar yez dispar he nerz hag he c'hened ma oa bet savet enni kement a skridou bras, a yeas da drefoedach lezet gant ar werin, ha dre ma oa neuze Danmark a oa e penn ar broiou hanternoziat, e voe kemeret an daneg da yez ar gargidi, yez ar vrientinien, yez al lenneien. Tamm-ha-tamm koulskoude, tra ma tihune an emskiant vroadel, e klaske ar vrogarourien resteurel d'o yez he renk a wechall.

Ar gudenn yezoniel avat ne oa ket an hevelep hini hag e Breiz, da skouer. Tra m'eo eus ar brezoneg hag ar galleg diou yez disheñvel-krenn, an daneg hag an norvegieg a zo kerent nes a-wale'h. Daou skourrad a vez diforc'het e-touez ar yezou skandinavek : skourrad ar Reter, ennañ an daneg hag ar svedeg ; skourrad ar C'hornog, ennañ an norvegieg hag an islandeg ; an eil skourrad-mañ kosoc'h, rustoc'h ha nerzusoc'h eget egile. N'int ket koulskoude gwall-zisheñvel an eil re diouz ar re-all ; ha rak-se ne voe ket renet ar stourm evit ar yez en hevelep doare hag e Breiz.

Daou hent a heulias skrivagnerien Norvegia. Darn anezo, o trouc'ha krenn ar gudenn, a savas o oberou e norvegieg ha tra ken ; darn all, a gave d'ezo ne oa ket gwevn a-walc'h ar yez-se evit displega ubela trivliadou ar galon, a skrivas e daneg, hogen en eun daneg rannyezel eun tammig, pinvidikaet gant troioulavar ha geriou sasun amprestet diouz yez ar bobl, hag en eur lakaat, a vare da vare, tud o oberou da gomz norvegieg, pa oa kouerien pe vicherourien anezo, evit ma vije muioc'h « liou ar vro » war an oberenn. An daneg norvegiat-se a vez anvet e daneg « riksmaal » (yez ar Stad) hag an norvegieg a vez

graet anezañ « landsmaal » (yez ar Vro). Ret eo anzav e voe ar vrasa hag ar vrudeta skrivagnerien e-touez an eil rummad (1).

Arabat kredi koulskoude n'eo al lennegez « riksmaalek » nemet eur stagadenn rannvroel ouz al lennegez danek. Evidomp-ni, a vev pell diouz ar broiou-se, Dan, Svedad, Norvegiad, se 'zo eun tammig an hevelep tra. Mar n'eus ket avat a ziforc'h bras etre Daniz ha Svediz e-keñver an temz-spered hag an doareou, disheñvel a-walc'h eo Norvegiz, ha meur a heñvelded ouzimp-ni a zo d'ezo. Setu amañ eur vro lalarek, gleborek evel Breiz, nemet kalz yenoc'h ; trouc'het gant fjordou, evel Breiz gant aberiou, kannet hec'h aodou gant aveliou spontus ha tonnou dirollet ; eur vro, evel Breiz ha kalz muioc'h eget Breiz, a vev en he fez diwar ar mor, rak an douar a zo peuzdifrouez, goloet a veneziou uhel hag a goadou pin teo. Norvegiz evel just a zo e-touez gwella pesketaerien ha moraerien ar bed-holl, hag ar vro vihan-se, tri milion a dud enni, he doa kent ar brezel-mañ eur verdeadurez-kenwerz e-touez ar re benna gant muioc'h eget tri-ugent mil martolod.

Hag o zemz-spered a zo diouz o bro veurdezus ha spontus : rust ha tener war eun dro, eeun ha leal, pennek evit an droug koulz hag ar mad ; nebeutoc'h sevenet eget Svediz ha Daned, a seblant d'ezo beza bourc'hizien lubanus ha pilpous ; en eur ger, barbaroc'h ez int eget o amezeien, — arabat treuzkompren « barbar » evel « gouez ». Ouspenn, brogarourien emskiantek ez int, kalz muioc'h egedomp, leun a valc'hder o kouna kuriou o hendadou, lorc'h enno

(1) Sellout war Walarn (niv. 21, p. 80) Landsmaal ha Riksmaal, gant Th. J. Beere.



ivez gant berz-mat o c'henwerz ha brud hollvedel o lennegez hogos c'hoaz nevez-flamm. Evel ar Vrezoned ivez, relijius-kenañ, pez na vir ket outo a veza a-wechou brizkredennerien douet, dreist-holl e Norrland, ar vro iskis-se ma vez seiz miz leun a noz ha kemend-all a zeiz : dastumet eo bet e-touez ar werin kontadennou ha kantikou braouac'hus diwar-benn ar maro hag an ifern, heñvel a-walc'h ouz hor re. Ar brotestantiez, a harp muioc'h ar prederia eget ma ra ar galoligiez, dao hen anzav, o laka da garout meurbet ar breutadegou doueoniel, hogen ivez da veza alies striz a spered, evel m'eo a-wechou Breiziz diwar re a galoligiez.

Hag o lennegez a zo diouz o spered, evel m'eo o spered diouz o bro. Lennegez evit ar bobl, evit ar gouerien dreist-holl, hogen kouerien desket, — an holl a oar n'eus koulz lavarout den dizesk ebet e Norvegia, evel en holl vroiou an Hanternoz —, ha nebeut evit an *dilettanti* — dianav eo d'ar skrivagnerien norvegiat pez a vez anvet « an tour olifant » gant ar C'hallaoued. Menegomp en eur dremen eun dra mat-tre : bep bloaz e vez roet gant ar gouarnamant, da heul eur votadeg gant ar Breujou, eur seurt yalc'had, anvet « *Digter Gage* », d'eur skrivagner yaouank a seblant beza danvez mat ennañ, — pez na vez ket graet e kalz broiou. Gant-se e c'hell dibaot a wech al lennegez mirout a dabutal a-zivout kudennou politikel ha kevredadel, ha dreist-holl relijiel ; ha mar deo gwir e stag ar Breizad da sarmonal, kerkent ha ma tap krog en eur bluenn, gwiroc'h c'hoaz eó evit an Norvegiad. Founna a ra el lennegez an daelou doueoniel a zegas koun eus bodadegou Armead ar Silvidigez, pez a zo dudius-dreist evit

Norvegiz, nebeutoc'h avat evit estrenien. En enep, gwall-nebeut a dresaduriou-ene, da vihana e-giz ar re m'omp boazet outo gant al lennegez c'hallek ; an dud a zo peurliesa treset eeun o zemz-spered, re eeun a-wechouigou, kuit eus al luziaduriou a hep seurt a zo ken priziet gant ar romantourien a Vro-C'hall. Evit digoll eus an diouer-se, mar deo eun diouer, taolennaduriou dispar eus an natur, natur vurzudus an Hanternoz pella : e lennegez ebet ne ziskouez an den beza tostoc'h ouz ene ha kig ar bleuniou, ar gwez, al loened, priziusoc'h c'hoaz da arvesti dre gwall-verrded o fadelez dindan eur seurt temz-amzer.

Al lennegez norvegiek dellezek a evez a zeraou gant Arne Garborg (1851-1924). Hennez a zo eus rummad al « landsmaalerien », eun « Norvegiad norvegieger a Norvegia » evel ma lavar L. Bernardini en he levr a-zivout al lennegez skandinavek. Savet en deus e oberou e norvegieg glan, hag eul lennegez-pobl eo e hini : degas koun a ra eun tammig eus hor skrivagnerien-bobl evel Milin, nemet en deus gouezet gwelloc'h hag akuitoc'h egeto ober e vad eus ar werinoniez. Klask a ra ouspenn war eun dro sevel e vouez a-enep purzeniez ha strizder-spered e genamzeridi. En e gontadenn « *Proc'h* » da skouer, e kont istor eun den a gav d'ezañ eo fall ha digristen eva kafe, ha pennfollet gant an draig dister-se, darbet eo d'ezañ laza e wreg. brazez anezi, abalamour ma tafe'h d'an evaj milliget. Nebeut a dra eo evidomp : eun trouz bras he deus graet koulskoude an danevell-se dre ar vro, rak den ebet betek-hen n'en doa kredet lavarout seurt traou, hag ober al lu evel-se gant ar relijion, — a gave da dud vat Norvegia. Marteze n'eo ket ken diaes-se d'imp meiza ar



souez-se, rak mar deo gwir pez am eus lennet, gwall feuket eo bet meur a hini pa voe embannet « *An dour en-dro d'an Inizi* », o lenn traou dinoaz a-walc'h, hogen n'en doa nikun skrivet biskoaz e brezoneg.

Ar skrivagnerien all emaoun o vont da gomz bremañ diwar 'o fenn a zo holl anezo « riksmaalerien ». Jonas Lie (1833-1908) a zo brudet dreist-holl evel skrivagner ar plac'h yaouank hag ar garantez. Eur mailh eo evit tresa dremmou plac'hed dreistkaeraet ha gwirion war eun dro, hag ar garantez c'hlan hag eeun hep beza aelel evelato, ha leal betek ar maro ha daoust d'ar maro. En e romant « *Merc'hed ar C'habiten* » e tanevell istor eur plac'h yaouank a gar eun ofiser marvel war vor, hag a varv erfin diwar rankout c'hoari ar plac'h yaouank, tra ma kav d'ezi ez eo intañvez. Mailh eo ivez evit liva an natur ha dreist-holl ar mor ; n'eo ket liva ar mor a ra e gwirionez, evel eul livour a liv eun daolenn, hogen lakaat ar mor bezant dre-holl en e oberenn. war eun dro evel eur c'hinkladur hag evel eur c'hoarier en eur c'hoariva. En eur ger, romantou Jonas Lie a zo plijus-dreist, skeudennet gwirion hep beza lous — eun dra dic'hallus, gouez da skrivagnerien broiou 'zo —, ha lavarout a ra L. Bernardini e vefe mat lakaat e oberou etre daouarn an dimezelled yaouank. e-lec'h ar romantou dour-rozenn gall pe saoz.

Disheñvel-bras eo eur skrivagner ken brudet-all, Kielland (1849-1906). Flemmus eo dreist-holl, o skei didruez war e zaon enebour, ar beleg hag ar Svedad. Dan eo eun tammig, da lavarout eo ledanoc'h hag hollvedeloc'h a spered eget e genvroiz : ha kasoni en deus, estreget ar veleien hag ar Svediz, ouz ar

vourc'hizien hag ar c'hêriouigou striz a spered. E zanevell « *Kontamm* » a zo istor goapaus ha c'houero eur skrivagner ijinet-dreist na gav a-berz an dud nemet digasted ha kasoni ; tamm-ha-tamm avat e teu da gompren e rank, evel ma lavar unan eus hor barzed, « arboella tommder e galon » ; seul izeloc'h ha boutinoc'h e teu da veza, seul estlammetoc'h eo an dud vat ; hag eur wech hor skrivagner anevalaelmat, setu-heñ e barr e vrud. Meur a wech eo bet displeget an dra-se e yez pe yez, nemet dibaot a wech en eun doare ken flemmus.

Daou skrivagner norvegiat avat a zo brudetoc'h c'hoaz dre-holl, anezo saverien peziou-c'hoari dreistholl : Björnson hag Ibsen. Björnson (1832-1910) a zo ganet e oberou diwar eur c'hemmesk iskis etre ar burzeniez norvegiat hag an hollverzadouriez c'hall ; ha muioc'h c'hoaz eget ar skrivagnerien all, awenet eo gant abegou politikel ha kevredadel. Politiker ha prezeger e oa, rener d'ar Strollad disranner, hag anvet e oa en araok gant e zalc'hidi Rener Republik Norvegia, — gwaz a se evitañ avat, Norvegia dieubet a gemeras eur roue. E oberou kenta a voe romantou blaz ar maez warno, eun tammig diouz doare George Sand, hag anat enno ivez eur menoz relijiel : an deoliez laouen hag eürus a-enep ar burzeniez. Goude se e savas trajedennou awenet gant darvoudou meur ha danevellou koz istor e vro : « *Hulda* », « *Sigurd Slembe* », « *Sigurd Torsalfar* », traou kaer enno, hogen gwastet a-wechou gant eun doare-skriva stambouc'het ha diwirion ; hag en diwez peziou-c'hoari rus an doare a vez anvet e galleg « à thèse ». Evitañ da glask komz en ano ar wirionez hag ar frankiz a-enep ar burzeniez hag ar strizder-spered, ne c'hell



ket atao, — dudius eo hen merzout, — en em zieubi diouz doare-spered e bobl : en e romant « *Merc'h ar Besketaerez* » e welomp tud eur gêriadenn o stlepel mein e prenester eur plac'h yaouank hag o kinnig diskolpa anezi hec'h-unan, netra nemet abalamour m'he deus gouestlet he dorn da veur a baotr war eun dro. « *Poultrenn* » a zo eur brezegenn-dawar mall a-enep an deskadurez purzenel pe gevrinel a gaz ouz ar vugale gwir ster ar vuhez : anat eo levezon menoziou Auguste Comte war an oberenn-se. « *Eur vaneg* » a laka war ar c'hoarilec'h eur gudenn amjestr a-walc'h : ar vuhez a dle ar baotred yaouank ren kent d'ezo dimezi ; war a lavarer, ar pez-c'hoari-se en deus lakaet da veza torret ouspenn hanterkant dimezi en eur miz. Gwella oberenn Björnson a zo hep mar « *Dreist galloud mabden* », drama e diou rann. Er rann genta, eur pastor a Norrland, eun den santel, a ra burzudou forz pegement hag a bare ar re glañv, ha zoken a-ziabell ; padal e wreg-heñ a zo klañv ha seizet, ha ne c'hell ket he farea dre ma ne gred ket houmañ e nerz he fried. War-bouez pedi evelato, gant eun tap dreistgalloudekaet gant e feiz hag e garantez, e teu a-benn d'he farea, ha war eun dro da virout ouz ar menez a goueza war an iliz, nemet e kouez-heñ maro-mik. Dudius hag iskis eo gwelout meskel er pez-se ar feiz e galloud ar bedenn, brizkredennou pobl Norvegia ha levezon arnodennou Charcot hag ar Salpêtrière a-zivout an teogerez : ha ken akuit eo lakaet diouztu al lenner e-barz temzaer kevrinus an Hanternoz ma ne gav tamm souezus ar burzudou-se. En eil rann e komzer eus mab ar pastor-se, troet da abostol ar gevredadelouriez, oc'h en em aberzi a galon vat dre ma kav d'ezañ ne c'hell

menoz ebet gourzrec'hi hep gwad « netra ne vez d'imp nemet skoet gant ar boan e ve ».

Ibsen (1828-1906) a zo brasa ha brudeta skrivagner Norvegia, hag unan eus brasa skrivagnerien ar bed holl. Eur vuhez trubuilhet ha kriz a-wechou en deus renet, ha kent d'ezañ beza enoret ha doujet en deus ranket divroa meur a wech, brudet fall ma oa en e vro dre herder e skridou. Disheñvel diouz Björnson, ne oa na politiker na prezeger an distera tamm anezañ ; e venoz a zo embann ha difenn gwir an hiniennn, ar Pennden, a-enep ar gevredigez, ar relijion, an tiegez diouz ret ; ha sellet eo bet, e gwir pe e gaou, evel tad an diveliouriez. Dudius eo e oberou dre ma vez enno tud gwirion-sabatuus, a gredfed kemeret diwar ar vuhez pemdeziek ha na dint evelato nemet emzenaduriou e venoz ; ha dre ma c'hell en eun doare sebezus dizolei ar ster gevrinus kuzet dindan an traou boutina. Setu ar pez a ra e dalvoudegez lennegel evit ar bed holl ; evidomp-ni avat e vo dudiusoc'h klask petra a ra e dalvoudegez hanternozel, rak an dra-se eo a dleomp klask atao, peogwir eo dre se e tosta eur skrivagner estren ouz hor spered.

« *Ar c'hoantteien d'ar gurunenn* » a zispleg menoz an den teoget gant ar pal da dizout, hag a aberz pep tra evitañ. « *Brand* » a zo diwar an hevelep andon : Brand, eur pastor huñvreer, a fell d'ezañ azbeva an den dre ar youl hag ar c'hrizder, — bez' eo anezañ mar karer eun Dreistden diouz Nietzsche, hogen eun dreistden a c'houla war e ober. Fellout a ra d'ezañ ober eus an den « eun dadenn wenn ma c'hello Doue skriva warni », — hag anezañ e-unan da genta, — dre stlepel diwarnañ karanteziou ha kaso-



niou. Mab fall, pried digalon, tad didruez, e teu a-benn da dedenna diskibien ha da sevel eun iliz disivoudat ; eun deiz avat eo labezet gant e ziskibien dispac'het, ha tra m'emañ o vervel dic'hoanaget, eur vouez kevrinus a c'harm d'ezañ : « Doue a zo karantez ! »

« *Peer Gynt* » en enep, a zo emzenadur ar faltazi. Er pez-c'hoari sabatuus-se, hanter drama prederouriel ha flemmus war eun dro, hanter marzarvest, heñvel a-walc'h ouz an eil Faust, e welomp eun den renet gant e faltazi nemetken, o forani e vuhez a-dreuz da zegoueziou diniver ; en diwez e teu d'her c'haout eun teuzer hag a lavar d'ezañ : « Pez siek ma 'z out, teuzet e vi adarre ! » Salvet eo koulskoude diouz ar maro peurbadus, dre garantez leal ha glan ar plac'h en deus dilezet gwechall. Aes eo merzout ar gerentiez gant danevell Faust ; dudius e ve ahendall studia piz perz ar vaouez e lennegeziou an Hanternoz.

Ma kavomp eta e daou bez-c'hoari eus Ibsen daou dra arouezius eus al lennegez hanternozel : an aberz d'ar pal meur hag ar silvidigez dre ar vaouez, en eun trede pez, « *Solness an Tisavour* » e kavomp eun dra aroueziusoc'h c'hoaz displeget ivez gant Faust : an den, deut a-benn eus e gefridi hep gouzout d'ezañ, hag a chom spontet, chomet a-sav an amzer evitañ. Displeget eo ar menoz-se dre eun arouez sebezus : an tisavour Solness, savet gantañ eun iliz-veur kaer-dispar, a bign war an tour uhela anezi hag eno, mezevennet, e kouez d'an traoñ.

Peziou all Ibsen, evel « *Skoazellou ar Gevredigez* », « *Ti-Merc'hodenn* », « *Hedda Gabler* », « *An Houad gouez* », « *Itron ar mor* », a zo anezo dreist-



5

holl peziou « à thèse », oc'h enebi ouz pilpouserez ar gevredigez hag oc'h embann gwiriou ar vaouez ; ha mar deo Ibsen tad an diveliouriez, ez eo ivez ha dreist-holl tad ar wregelouriez.

Ken beo all eo al lennegez norvegiat a-vremañ, ha deiziou kaer a zo c'hoaz eviti, hogen e tellezfe eur studiadenn a-ratoz.

Pe gentel a c'hellomp tenna eus kement-se ? Setu aze eur bobl vihan, neket brasoc'h eget hon hini ; eur bobl kouerien ha moraerien eveldomp, dieubet n'eus ket gwall-bell, hag a zo skedusoc'h he lennegez eget hini meur a vro vrasoc'h ; unan eus e skrivagnerien zoken a c'hell beza seilet evel par da vrasa skrivagnerien ar bed holl. Eur gentel vrao eo evidomp. Peur e teuio an deiz ma c'hellimp lavarout kemend-all eus hor bro-ni ? Abretoc'h marteze eget ma kred d'imp.

Arzel EVEN.

*(Prezegenn displeget e Roazon, er Skol Uhel Emil Ernod d'ar 7 Meurz 1942).*



## KRAKSONENNOU

### MINTIN GLEB

*... A C'hliz !*
*Ne zalc'hez ket rak goulou kriz !*
MAODEZ GLANNDOUR.

*Er mintin-mañ,*
*Eur vrumenn deo a skignas war ar wrimenn,*
*A spegas ouz ar bleñchou, 'hed ar skourrou,*
*Perlezennou, perlezennou, perlezennou !*

*Ken n'oa heñvel bolz ar bodou,*
*Haleg, aozilh, bezo, kelvez,*
*Kignez,*
*Ouz paleziou kinklet, hudvoredet...*

*— Piou a zeuio,*
*Eur brinsezig 'n eur gorolli ?*
*Piou 'zo pedet,*
*Ar boudiged gwenn ha lijer ?*

*Fichet ar paleziou — boull ha goullo ! —*

*Eur mouch avel*
*Hag ar mouilc'hi, o piklammat,*
*O deus pilet greun ar gliz.*
*— Lugern, lugern, lugern !*

*An heol kriz o para,*
*— Krog 'ta ! Krog 'ta ! —*
*En deus silet, 'dreuz ar bodou,*
*Skinou minlemm*
*E-giz paoiou eur gevnidenn,*

*En deus sunet*
*Kement lommig a oa chomet*
*— Bruzun, bruzun, bruzun !...*

*Mintin gleb !*
*Chapeledou luc'hus o tishilia,*
*Liorz-hud trivlius — Kaerat touell ! —*
*Arouez va yaouankiz aet e-biou.*



## ENVORENNIG

*Heñvel an diskourrer ouz an Ankou...*

*Nag e vourren, p'oan yaouankik,*
*Klevout, hanter-vouget er vogidell,*
*Taoliou stank ar vouc'hal o labourat !*

*Hag o sklankal penn-da-benn ar stankenn*
*Krukoc'h-kruka ! 'trezek menez Krubou,*
*— Tra ma strinke tammou skolpou*
*'Vel laboused o tiboufa —*
*Ar penngosou dopes taget en o c'hozni !*

*Pegen bourrus e oa gwelout 'dal ar beure,*
*O c'houlaoui, 'touez ar gwial, o gouliou,*
*Hag o skedi — nag eun dudi ! —*
*Delc'h ar girzier gloazet kig ha gwad,*
*Kalon guz ar bodou, dizoloet !*

*O lommheolia 'touez ar gwial,*
*O lisec'hi ! — Kriz ar vicher !*

*Heñvel an diskourrer ouz an Ankou...*

Er Baradozig, C'houevrer 1942
REUNAN AR MOUGN

# Arnodskridenn war istor Iwerzon

An holl re hag a zo aet e skol ar C'hallaoued a gouna penaos e veze desket d'ezo an istor, istor Bro-C'hall evel just, rak daoust hag, evito, e oa istor estreget hini Bro-C'hall ? En o levriou, kaeraet gant poltredou Bourboned o fri leo, o pompadi lorc'hus dindan fardaj o gwiskamantou lez, e liskulied, dre ar munud, lignez ar roueed ha danevell o emgannou.

En Iwerzon, ne voe biskoaz nemet eun emgann, an emgann a enep da Vro-Saoz, ha nemet eul lignez, hini ar vrogarourien galonek a roas o buhez evit frankiz ar vro. Eus ar re-mañ, alies, n'eus ket a skeudenn : den ne oar penaos oa o dremm ; fuzuilhet pe grouget ez int bet, eur beure gleb, ha taolet, evel koun, en douar yen ; gwasoc'h c'hoaz, raz beo a zo bet lakaet warno evit na chomfe ket an distera bruzunenn eus o c'horfou d'o gourvibien da enori. Hogen, bez' e vezont hon tud-veur hag, evito, kalon pep Kelt a zo eun neved.

Istor pep bro en deus evel eur menoz-ren m'o deus sentet outañ, a-wechou dic'houzvez-kaer, blenierien ar vro-se. Ar C'hallaoued a vez atao aketus da gomz eus an unanded c'hall hag ar Saozon eus o impalaeriez.

Evit Iwerzon, menoz ahelel hec'h istor a zo bet ar stourm a-enep da Vro-Saoz. Iwerzon a zo bet evel rannet diouz peurrest Europa gant an enezenn saoz ;



ar froudou bras a venoziou a eilpenne an Douar-Bras a zo aet e-biou d'ezi hep hogos steki outi. Ha m'eo deut eun darvoudenn bennak, evel Dispac'h Bras Bro-C'hall, da veza brudet enni, n'he deus talvezet nemet da isa he c'hasoni a-enep d'he gwasker ha da adenaoui ar brezel, ar brezel nemetañ, ar brezel ouz Bro-Saoz.

*
* *

E 1170 eo e krogas aloubadenn ar vro. Baroned angl-ha-norman, brezelourien her ha kadarn, dalc'het dalc'hmat gant ar c'hoant-preizata, a zeuas da glask en Iwerzon an douarou hag ar veli na gavent ken e Breiz-Veur. Ma vijent deut o unan-penn, e vije c'hoarvezet, hep mar, evel e meur a vro all bet argadet gant an Normaned : goude diazeza o galloud, ar varoned a vije deut d'en em veska muioc'h-mui ha d'en em deuzi gant ar vroiz. Met gant an enbroidi, e teue roue Bro-Saoz. Hag, e penn hemañ, Herri II, edo endeo ar menoz a vo hini e holl warlerc'hidi hag a vo evel sturienn holl zoareou-ober ar Saozon e-keñver Erin : lakaat Iwerzon e sujidigez Bro-Saoz.

Faezet e voe ar C'houezeled : armet-mat hag embreget-mat e oa an argaderien ; ret e voe d'ar vroiz plega. Hogen, tra ma en em ziazeze ar varoned, o ziegeziou hag o zud en domaniou bet aloubet ganto, roue Bro-Saoz a zistroe d'e vro c'henidik gant eul lea fealded digant ar pennou gouezelek hag an ano a « dominus » a-berz ar Pab. Ar varoned hag ar roue a oa deut a-gevret er vro hag o doa stourmet a-gevret a-enep d'an eneziz : met, diwar-bremañ, rannet e oa o flanedennou.

Ar C'houezeled avat, a zeskas buan diouz o zrec'hidi an doare nevez da vrezelekaat ha, war-dro eur c'hantved-hanter goude, ec'h en em savjont, harpet gant Skosiz, a-enep d'o mistri, ar vistri a c'hourc'hemenne warno diouz o c'hastellou-kreñv, ar varoned. Trec'het e voent. Diazezet evit mat e oa dalc'h an angl-ha-normaned war ar vro.

Ne c'heller ket lavarout kemend-all evit beli roue Bro-Saoz. Goude trec'h Herri II e 1172, ar rouanez saoz, dalc'het gant brezeliou all, ne voe mui o freder gant Iwerzon. Ne voe nemet ouspenn daou c'hantved diwezatoc'h ma leuas c'hoant d'ar roue Richarz II lakaat da dalvezout e ano a « aotrou Iwerzon ». Dont a reas en enezenn. Degemeret e voe a-zoare gant ar vroiz. E armeadou bras a voe dispennet gant Art Mac Murchu e geuniou bro-Laighin. Hag, er brezel, ar varoned veur a oa chomet neptuek.

Gwelout a reomp ervat penaos edo kont gant an traou d'ar mare-se, (dibenn ar XIV-vet kantved) : skoet e oa bet d'an traoñ galloud ar roue, tra ma oa deut ar varoned da veza mistri dre ar c'hleze war eun darn vras eus an enezenn. Met, evit ar re-mañ, eun dra estlammus a oa c'hoarvezet. M'o doa faezet ar C'houezeled war dachenn an armou, faezet e oant bet ganto avat war an dachenn sevenadurel, gouezelekaet e oant bet. Digant ar vroiz o doa degemeret o boaziou, o giziou, o doareou ha, dreist-holl, o yez. Liammou keneilez ha kerentiez o doa skoulmet gant an tiegeziou bras gouezelek ; leziou o doa krouet ma veze degemeret ar varzed enno gant azaouez, hag ar re-mañ a vrude e-louez ar bobl, e yez ar vro, ar vrientinien norman. Eur rummad nevez a oa ganet ; eur rummad-etre, saoz a orin, hogen gouezelek a yez ; eur rummad a zeue, tamm-ha-tamm, da sellout ouz Iwerzon evel ouz e dra, e berc'hennadenn, gounezet gantañ, renet gantañ ; eur rummad a dlee, a-raok pell, mont e vad a-enep da vad ar roue.

Abadenn Richarz II hag Art Mac Murchu he doa diskouezet splann da dud Londrez ne vefent ket evit lazyeza ar C'houezeled hag o ren evel chatal. Setu perak, war-dro derou ar XVI-vet kantved, ar roue Herri VIII, oc'h anavezout evit gwir galloud ar varoned hag e zic'halloud-heñ, a glaskas ren ar vro dre hantererez ar rummad-etre-se hag a anvas d'e gannad unan eus ar vrasa pennou-tiegez angl-ha-norman, Gearoid Fitzgerald. Hemañ a reas e c'hounid diouz e garg nevez : suraat a reas beli e rummad en eur faeza ar C'houezeled a stourme c'hoaz outañ, (emgann Cnoc Tuagh) ha, diouz an tu all, klask a reas en em zigabestra muioc'h-mui diouz dalc'h ar roue. Pez a ranke c'hoarvezout a c'hoarvezas : da heul eun dael etre eur Fitzgerald, Tomas an tSioda, hag Herri VIII, ar stourm a darzas taer. Faezet ha rivinet e voe ar varoned. Herri VIII, chomet gantañ an trec'h, a azroas d'ar pennou gouezelek o enoriou hag o gwiriou hag a gemeras an ano a roue Iwerzon.

Souezus ar pez a oa c'hoarvezet. E 1170, Bro-Saoz, en eur gas he forbanned en enezenn wer, he doa torret unaniez sevenadurel ha politikel ar vro. Nerz ar ouenn c'houezelek en doa adc'hraet an unaniez sevenadurel. Ha Bro-Saoz hec'h-unan, o skei d'an traoñ beli ar varoned, a adc'hrae an unaniez politikel.

*
* *

Ar peoc'h a oa deut en-dro. Ne voe ket evit pell

aval. War-dro dibenn ar XVI-vet kantved, ar Saozon, degemeret ganto menoziou an Disivoud-Meur, a fellas d'ezo redia Iwerzoniz da drei ouz ar gredenn nevez. Ar gudenn a feiz a oa deut da wasaat an darempredou etre an diou vro ; ar brezel a darzas adarre ; Herri VIII, Elzbed, Kromwell, Gwilherm a Orañj hag an trec'h evit Bro-Saoz.

O sellout ouz an traou diwar-c'horre hepken e c'heller beza touellet : ar stourm evit eur roue Saoz, Jakez II, da skouer, a-enep d'eur relijion, a c'helle lakaat da hañvalout teñval a-wale'h dibun istor ar vro. Hogen, o prederia pisoc'h, e weler ne voe amañ biskoaz nemet an hevelep stourm hag an hevelep brezel : gant ar Saozon, ar c'hoant direiz da biaoua, ez klok, Iwerzon ; ha, gant Iwerzoniz, eur c'hoant ker bras da chom dieub. Rak, a-hed ar c'hantvedou, menoz ar vroadelez hag ar vroad en deus kemmet : da genta, diazezet e oa ar vro war gwir doueel ar roue ; diwezatoc'h, war an unvanded a gredenn ; ha goude c'hoaz, war an unvanded a yez. Setu perak e kemmas doare-diavaez ar stourm hep ma kemmfe doun an tabut biskoaz. A-wale'h e oa da Herri II ma vefe roet d'ezañ an ano a « aotrou » hag a-wale'h da Art Mac Murchu diskar beli an « aotrou »-se. Evit Kromwell, aloubi Iwerzon a vo rei d'ezi ar gredenn hugunot, hag, evit Iwerzoniz, stourm evit eur roue saoz katolik a vo stourm evit an dieubidigez. En diwez, rei da Iwerzon an hevelep gouarnamant hag an hevelep yez ha Bro-Saoz a vo preder Pitt, aozerien an « National Board » hag o warlerc'hidi ; hag o dizarbenn a zo pal an emgann a vez renet c'hoaz bremañ gant ar vrogarourien. Dindan gwagennou trellus ar gorre, e kaver dalc'hmat an hevelep menoz doun : Iwerzon o nac'ha beza euvret.



*
* *

Pa adkrogas ar brezel gant Herri VIII ha Mer Tudor, ar Saozon a welas buan ne oa evito nemet eun tu da zont a-benn eus pennegez ar vroiz ha da saoznekaat ar vro : kas enbroidi saoz enni. Ijinet e voe ar « plantadurioù », eun doare-ober a voe dalc'het start d'ezañ hag a voe astennet ez c'hredus gant ar Saozon. Nerzus ha yac'h a-wale'h e voe da genta ar houenn goz keltiek evit gouezelekaat an enbroidi. Hogen, tamm-ha-tamm, he galloud a vihanaas dindan bec'h ar brezeliou dibaouez, an naonegeziou ha puilhder an estrenien. Goude plantadurioù bras Kromwell, e oa ganet eur rummad nevez, hini an Angled-Iwerzoniz protestant, hini an « Ascendancy ».

Hag, adarre, ec'h adkrogas penn-da-benn istor rummad ar varoned. Pa en em savas trevadennou saoz Hanternoz Amerika a-enep d'o mamm-vro, an darn vuia eus ar soudarded hag a oa en Iwerzon a voe kaset da vrezeli en tu all d'an Atlantel. Tud an Ascendancy, aon enno rak chom hep gwarez dirak ar C'houezeled, a grouas eun armead vras dindan renadur Grattan. Eur wech muioc'h, e oa tremenet ar galloud en Iwerzon a-dre daouarn ar roue etre re rummad an enbroidi hag, eur wech muioc'h, e tleas tud Londrez plega dirak e nerz : gant aotre ar roue, e voe krouet ar « Breujou Broadel ». Grattan en em lakaas da ren Iwerzon evel eur « businessman » : kas a reas war-raok an Ijinerez hag al Labour-Douar, ha klask, e pep keñver, brasaat galloud kroui an enezenn ; evit Angled-Iwerzoniz an Ascendancy, Iwerzon ne oa ket bro Cuchulain hag ar Fianna : bez' e oa eun douar, o douar, da lakaat da deurel frouez,

Evel ma stourme gwechall Fitzgerald a-enep d'ar C'houezeled, Grattan a lezas e bolised hag e soudarded da ganna ha da verzeria brogarourien an « Iwerzoniz Unanet ». Hag, evel ar Gearaltaigh ivez, Grattan, en ano Iwerzon, Iwerzon e rummad-heñ. Iwerzon an Ascendancy, Iwerzon an Angled-Iwerzoniz, a c'houlenne groñs ar frankiz. Pitt a veizas ervat neuze ne c'hellfe Iwerzon beza renet nemet gant eur gouarnamant a Saozon e Londrez, gant soudarded e-leiz en enezenn da lakaat e urziou da dalvezout : divoda « Breujou Grattan » a eure ha terri beli an Angled-Iwerzoniz. Adarre, ade'hraet e oa gant Bro-Saoz unaniez politikel Iwerzon : Gouezeled, Angl-ha-Normaned hag Angled-Iwerzoniz a oa adteuzet en eun dolzennad fetis a Iwerzoniz enebourien d'ar Saozon. Ade'hraet an unaniez politikel ? Ya. Hogen, siouaz, goude kantvedadou stourm, eur pal, eur pal bras o doa tizet ar waskederien : torret e oa unaniez sevenadurel ar vro. En enezenn e klevor diwar-neuze diou yez : yez ar vro ha yez an estren.

Ha yez an estren ! Reuzusat darvoud istor Erin a zo hep mar ebet hemañ. Gant diskar ar yez vroadel eo e krog dinerzidigez ar spered broadel a gaso Iwerzon hogos war ribl ar bez.

Ha da betra eo dleet rivin ar gouezeleg ? Kalz a abegou a c'heller rei d'ezañ hep mar. Diarvar eo e oa bet gwanaet ar bobl c'houezelek gant kantvedou a vrezel, a lazadeg, a naonegez, a zienez. Diarvar eo e voe diniverus an torkadou a Saozon a zeuas da ziazeza war douarou Erin verzeriet. Koulskoude, zoken goude droukvuntradegou Kromwell, zoken goude planladuriou Mer Tudor ha Jakez I-a, e oa chomet kreñv ha beo-mat ar yez koz. Ar gouezeleg a



grogas da goueza pa en em lakaas ar vrogarourien d'ober gant yez an enebour, o lilezel yez ar vro : pa gemeras, goude W. Tone, O'Connell ha paotred Iwerzon Yaouank, ar vroadelourien ar boaz da brezeg e saozneg, da skriva e saozneg, da ober e pep tra gant ar saozneg eo e voe skoet taol ar maro gant yez ar Gelted kent. Diskar ar gouezeleg a zo e kiriegez ar pennou iwerzonat a reas muioc'h evit he c'holl eget holl skoliou saoz an « National Board ».

Rummad Ascendancy Grattan a voe an diweza rummad-trevadennidi a zeuas da gemer pouez en Iwerzon. Diou wech o doa c'houitet ar Saozon war o mennad ren Iwerzon dre eur rummad-etre a vije bet evel skor o beli war douar ar vro. En enep, adouez diskennidi preizataerien an XII-vet kantved ha trevadennidi Kromwell eo e oa deut taerusa enebidi o galloud ; hag evel Tomàs Fitzgerald, a save e gleze a-enep d'ezo e Bro-Laighin, bez' e voe eun Angl-Iwerzoniat protestant, Wolfe Tone, a youc'has, goude mareadou mezus ha dic'hoanaget al lezennou-kastiza, garm an dihun da Iwerzon skuiz ha morgousket. Goude 1801, ne gaso mui ar Saozon engroeziou bras a enbroidi da Iwerzon ; echuet e vo prantad ar planladuriou. Ne gasint mui en enezenn wer nemet soudarded, kelennerien ha kargidi : peadra da suraat o beli ha da denna he finvidigeziou diouz an drevadenn nevez.

*

* *

Pa studier istor Iwerzon, n'heller nemet chom souezet o welout pegen sklaer emañ trouc'het e daou gant eur maread hir a beoc'h : ar prantad-se a en em led eus feur-emgleo Limerick — 1691 — betek

krouidigez an « Iwerzoniz Unanet » — 1791 —, m'emañ Iwerzon toc'hor dindan bec'h al lezennou-kastiza. Gant kimiad Sarsfield e kloz eur pennad eus istor ar vro ha gant emsavadeg Wolfe Tone e tigor eur pennad all, disheñvel-krenn diouz an hini kenta.

En XII-vet kantved, Iwerzon a oa eur vro dieub ha kreñv, o kaout he lezennou-hi, he fennou-hi. he c'h ard-ri, he soudarded. Ar peoc'h a rene enni hag eürus e oa. Taget e voe gant argaderien a-vaez-vro, tud kriz a zeue da laerez, da laza, da dangwalla enni. Iwerzoniz a en em zifennas. Ar bobl a-bez a en em unanas a-dreñv d'he fennou-brezel hag a stourmas taer. Pemp kantved e padas ar brezel gant, a bep eil, trec'hiou ha faezidigeziou : Art Mac Murchu, Tec'h ar Gonted, Aodh O'Neill... Echui a reas gant kimiad Sarsfield : ar maout a chome gant an estren ; ar Saoz a oa mestr diharz er vro.

Neuze ar peoc'h a zeuas en-dro. Met ar peoc'h saoz. Ar Saozon a ziazezas er vro o soudarded, o folised, o c'hargidi, o mistri-skol, en eur ger, holl vinviou eur gouarnamant ; lakaat a rejont an urz, an urz saoz, da ren.

Gwechall n'o doa ar vrogarourien nemet d'en em zifenn ; diwar-vremañ, ret e vo d'ezo taga ; ret e vo d'ezo terri ar peoc'h, brouda ar pep haela, ar pep kreñva, ar pep gwella eus o c'henvroidi da daga. Ar brogarour ne vo mui hepken soudard dre ar c'hleze, hogen ivez dre ar bluenn ha ne vodo mui armeadou bras evel re O'Néill pe Sarsfield, met eun dournadig tud dreist o spered broadel, dreist o c'hadarnded, dreist o spered-emaberza ; embann a ray e roll-labour, bruda e venoziou, difenn e gredenn : e emsao a vo eun emsao politikel.



Ha neuze, setu ar pez a c'hoarvezas. Dre n'edo mui ar stourm war an aerva nemetken, hogen, ivez war dachenn ar menoziou, tud' zo, re boellek o spered, a en em lakaas da zisranna ha da bizskeja ar menoz broadel evel ma reer gant eur menoz prede-rouriezel bennak. Hervez liou o spered, o renk, o orin, o zro-anien, e teuas tu pe du eus ar menoz-se da hañvalout d'ezo pouezusoc'h eget ar re all, ha pa o emgann a vo neuze tizout an dra-se : ne stourmint ken evit ar bezoud-se a zo Iwerzon, hogen evit ar gounid-mañ-gounid politikel, o kredi e teufe, da heul adstummadenn eul lezenn bennak, dieubidigez ar vro.

Anavezout a reer ar stourmou-se a leunias istor Iwerzon e-pad an XIX-vet kantved : stourm evit gwiriou ar Gatoliked, stourm evit an douar, stourm evit an Home-Rule. Talvezout a rejont da ziheñcha ar menoz broadel, da ranna Iwerzoniz, da vazyeoa spered ar vro.

O'Connell a strivas da c'hounit gwiriou ar Gatoliked. Hag an eskibien, eur wech roet d'ezo o c'hoant, a zeuas da veza gwella skorerien an estren ha sevenerien ar saoznekaat.

Mikael Davitt a c'hourenas evit terri al landlordelez. Hag ar verourien, goude al lezenn Wyndham, a en em zibrederias diouz Iwerzon.

Parnell a stourmas evit an Home-Rule. Ha brasa frouez e labour a voe distaga da viken Orañjiz diouz Iwerzon, o kas da get labour Wolfe Tone ha Mitchell ; tra ma ranke ar re a chome feal d'o mammvro mont diwezatoc'h d'en em goll, da heul Redmond, e geuniou ar vreujawouriez. Gwasoc'h c'hoaz en dije gallet c'hoarvezout. Mat eo marteze e vefe deut drouklazadenn Phœnix Park da derri an emgleo a

oa o vont da veza skoulmet etre Gladstone ha Parnell. Anez, ne vije mui, hep mar, bremañ eus Iwerzon nemet eun « dominion » bennak, damzieub a c'houarnamant, hogen saoz a yez hag a spered.

N'eus nemet studia doare ar speredou e derou an XX-vet kantved evit gwelout e pe stad reuzeudik e oa bet lakaet an emskiant vroadel gant stourmou strollad an Home-Rule hag ar Gevredigez Galolik. Teir renkad vras a oa neuze er vro. Hini ar Saozon, anezo paotred an tailhou, mistri-skol ha soudarded. Hini Orañjiz, enebourien douet d'ar menoz broadel ha taerusa harperien ar reizadur saoz en Iwerzon. Hag, en diwez, hini Iwerzoniz ar C'hreisteiz, anezo tud, marteze tomm o c'halon ouz o bro, hogen badouinet en o estlamm ouz Redmond hag e fistilherien, mevelekaet-mezus, saoznekaet a spered hag hogos ez klok a yez. An holl re-se dalc'het en o c'housk gant prezegennou ar barlamantourien, ar pennouiliz bras hag an holl voure'hizien seven a denne o mad diouz stad an traoù.

Ne chome yac'h nemet eun dournadig tud, distermeurbet o niver, saverien ar Stroll-Emsav Gouezelek war an dachenn sevenadurel, an I. R. B. hag ar Sinn-Fein war an dachenn bolitikel. I hepken a vire glan ha klok an aviel broadel, an hini o doa stourmet evitañ Roparz Emmet, Davis hag O'Donovan Rossa. I hepken a zouge en o c'hreiz amzer-da-zont Iwerzon, ha diouto eo e tlee dont, gant Padraic Mac, Piarais, ar silvidigez.

MAOPREDEN

Meurz 1942



TALAR AN « HOUC'H »

# DIVANKADURIOU

## NOTENNOU HAG EVEZIADENNOU D'AM SKRIDOU BREZONEK

(1911-1941)

GANT

MEVEN MORDIERN

*Errare humanum est,*
*perseverare diabolicum.*

## Eur ger araok

*Kenta dlead ar skrivagner o tizouc'ha diouz an ero eo eeuna ar faziou en deus graet o skriva, evit mirout na vefe gwall-heñchet ganto an dud-all. Da neb a gar ar Brezoneg evitañ e-unan, evit ar gallounezioù hag ar perziou-mat a zo ennañ, da neb a zoug azaouez d'ar Yez-se evel d'eun Dra Veur a ou anezi araozañ hag a bado dreist d'ezañ, an dlead-se a zo ouspenn eur blijadur. Ac'hano an dudi am eus bet o sevel evit ar moula roll an divankadurioù-mañ. Ken dudius-all eo bet d'in labourat eur wech adarre evit va c'henheñveled, da lavarout eo evit ar speredou a-stumm gant va hini, douget da garout an traou a garan, boulet gant an imbourc'hiou, an anaoudegezioù hag ar skiantou m'oun bet dedennet ganto. Paotr ar maez (al larg, an dounvor) oun abaoe va bugeliez ha va c'henheñveled eo ar re a zo boemet eveldoun gant dremmwelioù ec'hon an Istor hag ar Bed. Evit ar genheñveled-se d'in eo bet savet an notennou hag an eveziadennou toueziet en divankadurioù.*

*En eur gas da benn an talar-mañ, a gloz va farkadlabour brezonek, n'oufen ket ober gwell eget eñvori evit ar wech diweza an daou zen o deus kompezet d'in an hent brezonek : Abherve (Fransez Vallee) am skoazellas e pep giz war an hent se e-pad bloavezioù ha bloavezioù, ha dreist-holl abaoe 1920, ouz va barrekaat da lakaat er Yez a garen ar glopennad deskadurez hag eñvorennou a ou ganen ; Roparz Hemon (L. Nemo) a deurvezas degemer va skridou hag aesaat o moula. D'an eil ha d'egile e lavaran a-greiz-kalon bennoz-Doue !*

M.M.

28-11-1941

## Divankaduriou, notennou hag eveziadennou

Ano pennad kenta *Istor ar Bed* (embannadur *Gwalarn*, 1929), bet ankounac'haet gant ar vouterien, a oa : *Ar mammennou-anaoudegez hag ar skiantou.*

Hevelep levrenn, p. 32, notenn, l. 6, lennit : *kakon.*

Eil levrenn *Istor ar Bed* (*Gwalarn*, 1930), moulet e Gall gant Gallaoued, a zo enni mankou e-leiz ha linennadou a-bez zoken bet ankounac'haet o moula.

P. 4, l. 9, lennit : o-unan.

P. 28, l. 7 hag 8, lennit : an tachennadou er-c'hskourn da greski hag ar skournredennou d'en em astenn. Seul ledanoc'h an tachennadou er-c'hskourn war ar meneziou.

P. 50, n. 1, l. 2, lennit : raosklenn.

P. 57, l. 3 kent an dibenn (en danevell) : loened.

P. 65, l. 1 en notennou : gwelout.

P. 70, l. 7, ger diweza, lennit ar wech-mañ : leoned (dre le-).

P. 73, l. 5, lennit : heñvel-bras eo mein-tan benel an ijinerez-se ouz mein-tan benet an ijinerez aortgnakel.

P. 93, l. 1, rakstagit : Luska mui-ouz-mui a ra hizio an darn-vuia eus.

P. 95, l. 2 ha 3 kent an dibenn (en danevell), lennit : hir-meurbet eo eskern ar c'har e-keñver askourn ar vorzed, hag eskern an arvrec'h e-keñver askourn ar vrec'h.

P. 98, l. 13, lennit : hir-hererez.



P. 99, l. 11 : Fuerteventura.

P. 107, l. 2 kent an dibenn, lennit : edo an eskern-loened a oa enframmet en tuf-se a-gevret gant.

P. 109, l. 6 kent an dibenn (en danevell), lennit : A-gevret.

P. 113, l. 3 kent dibenn an danevell : dent.

P. 116, l. 15 : nann.

P. 116, n. 1, l. 1 ha 2 : ez eo padet.

P. 118, l. 3 : Pampaek a vez grael eus ar gweleadou-se dre ma reont ar pep brasa eus douar ar pampaou.

P. 133, l. 19 : oc'h ober kael etre kevrenn hanternoz Afrika tudet gant gwenngroc'heneien hag ar c'hevrennou kehederel anezi tudet gant Morianed.

P. 138, n. 2, lennit : p. 111, n. 1.

P. 139, l. 8 kent an dibenn (danevell) : aodou.

P. 148, n. 2, l. 1 : mab-den.

Pevare levrenn (*Gwalarn* 99, C'houevrer 1937), p. 101, n. 39, l. 11, lennit : eget an Danavaed.

*
* *

Er *Prederiadennou*, kenta levrenn (*Gwalarn* 76, Meurz 1935), ez eus da reiza :

P. 68, l. 13, eur fazi e kiriegez ar skrivagner : divrezonek eo lakaat ar ger-mell dirak al liesteriou en -iz : eur gallegach eus ar gwasa eo. Gant-se, elec'h an Albaniz-se, lennit an Albanidi-se, pe an Albaniaded-se, pe zoken : an Albanizien-se. Unander hemañ eo *Albanez* (evel *Hollandez*, liester *Hollandizien*) pe *Albaniz* (evel *bourc'hiz*, *Irokiz*, *Illiniz*, anezo unanderiou a zo o liester *bourc'hizien*, *Irokizien*, *Illinizien*).

P. 107, l. 10, kammvouladur. Lennit : Raskia. Lezel a ran hep o merka amañ kamm-vouladurioù-all a c'hell beza eeunet gant al lenner e-unan.

En eil levrenn (*Gwalarn* 78, Mae 1935) :

P. 8, l. 11, lennit : romaeg.

P. 8, n. 2, kent-diweza l., lennit : *Romaniz*.

P. 19, l. 14 : Septimius.

P. 19, n. 6, l. 5 : Théodose.

P. 24, l. 2, lennit : en em sevel (ha neket d'en em sevel, eur fazi bennez a zo da lakaat e gwall ar skrivagner).

P. 29, l. 16, lennit : ar sevenadurez-se.

P. 32, l. 12 : an eilyezou-all.

P. 47, l. 17, lennit : deraouet skriva (ha neket deraouet da skriva. Ar fazi-mañ a zo da deurel ar bec'h anezañ war ar skrivagner. Da ziwall ez eus outañ, rak aes eo da ober. Goude *deraoui* ne vez graet nepred gant *da*. Lavarout a reer *deraoui skriva*, *deraoui lenn*, *deraoui ober*, *deraoui komz*. Eur gallegach eo lakaat *da* war-lerc'h ar verb-se. Er c'heñver-se eo *deraoui* disheñvel diouz *staga*, *kregi*, *trei*, a vez bepred heuliet gant *da* : *staga da gomz*, *kregi da lenn*, *trei da brezeg*).

P. 49, l. 6, e derou al linenn, lemel kuit da (eur gallegach eo).

P. 58, l. 10, lennit : arkadeg.

P. 77, n. 6, l. 8 kent an dibenn anezi : an oberenn-se.

En trede levrenn (*Gwalarn* 82, Gwengolo 1935) :

P. 7, n. 2, l. 2, lennit : *compagnieën*.

P. 10, n. 8, l. 6 : ar c'hêrveurekaal.

P. 33, n. 45, l. 1 : a-benn koania ha kousket.



P. 40, n. 55, l. 8 : o c'hementad-dour-kouez.

P. 62, l. 11 : ho kreiz.

P. 62, l. 2 kent dibenn an danevell, goude Mongoled, likit : Portugaliz. Goude Gallaoued, likit : Hollandiz. Eun dlead e oa menegi an diou bobl vihan-se a zo bet bras o ano en istor ermaeziadegou-Europiz dre vor er XVIvet, XVIIvet ha XVIIIvet kantved. Paot eo bet neuze en o zouez an dud ber, ampart hag obeeriant. Ar penna levriou da lenn diwar o fenn eo Danvers, *The Portuguese in India*, London, 1894 ; Mac Call Theal, *The Portuguese in South Africa*, 1896 ; Whiteway, *The Rise of Portuguese Power in India*, Westminster, 1899 ; Stephens, *Albuquerque*, Oxford, 1892 ; Hümmerich, *Vasco da Gama*, München, 1898 ; Zimmermann, *Die europäischen Kolonien*, 5 levrenn, Berlin, 1896-1903 ; Lannoy ha Van der Linden, *Histoire de l'expansion coloniale des peuples européens : Portugal et Espagne, Néerlande et Danemark*, 2 levrenn, Brussel, 1907-1911 ; Abbott, *The Expansion of Europe, a social and political history of the modern world*, 2 levrenn, London, 1925 ; Rein, *Die europäische Ausbreitung*, Berlin, 1931 (dastumad *Museum der Weltgeschichte* gant Paol Herre) ; Fassbinder, *The Jesuitenstaat in Paraguay*, Halle, 1926 ; F. Jameson, *Usselinx*, New-York, 1887 ; Van Brakel, *De hollandsche Handelscompagnieën der 17 eeuw*, Haag, 1908 ; Colenbrander, *Koloniale Geschidenis*, Haag, 1925 ; Buch, *De Oost-Indische Compagnie in Quinam : de betrek kingen der Nederlanders met Annam in de XVII eeuw*, Amsterdam, 1929 ; Haring, *Trade and Navigation*, Cambridge, 1918.

E korf al levren-se, eo skort al levrlennadur a-zivout divroadegou Europiz da Amerika. Ret e vije

bet menegi da vihana Malcolm Stephenson, *A History of American Immigration*, Boston, 1906, hag I. Ferenczi, *International Migrations*, New-York, 1929. Diwar-benn ar c'hemmadennou c'hoarvezet e buhez Amerikiz, an oberenn veur da studia eo Schlesinger ha Fox, *A History of American Life*, 12 levrenn, New-York, 1927.

Er pevare levrenn (*Gwalarn* 84, Du 1935) .

P. 8, n. 9, diweza linenn, lennit : *British*.

P. 16, l. 5 : hanter.

P. 20, n. 27, l. 1 : o.

P. 24-5, diwar-benn ar c'hounidegez-douar e Bro-Saoz, e vo kavet kalz a zanvez-studi dudius ha talvoudus el levriou-mañ : Lord Prothero, *Pioneers and Progress of the English Farming*, kenta mouladur, 1888 ; diweza mouladur, 1926 : *English Farming, Past and Present*, pevare mouladur, 1927 ; Gay, *Inclosures in England in the XVIth century*, war *Quaterly Journal of Economics*, 1903, p. 576-97 ; Slater, *The English Peasantry and the Inclosure of Commonfields*, London, 1907 ; Bradley, *The Inclosures in England*, New-York, 1908 ; H. Sée, *Esquisse d'une histoire du régime agraire en Europe aux XVIIIe et XIXe siècles*, 1921 ; Gras, *The Evolution of the British Corn Market*, New-York, 1915 ; *A History of Agriculture in Europa and America*, 1925 ; Seur W. Ashley, *The Bread of our Forefathers*, Oxford, 1928.

P. 29. l. 2, lennit : warantizou.

P. 29, l. 4 kent dibenn ar bajennad : fabourziou.

P. 45, l. 4 kent dibenn ar bajennad : « Henforz ».

Lezel a ran hep o merka amañ kammvouladuriou-all ha faziouïgou aes d'al lenner o reiza e-unan.



El levrenn VI (*Gwalarn* 88, Meurz 1936), p. 34, l. 13, hep brezoneg n'eus ket a vreizadelez. War-se, e c'houlennas eul lenner en eur c'hoarzin : « Petra eo ar vreizadelez ? » Kentoc'h eget sevel amañ diwar he fenn eul laïus kaer a chomo ken didalvoud hag an holl laïusou bet graet en e raog, e vo talvoudusoc'h lavarout *dre be bent* e vez tizet ar vreizadelez pe ar gelliadelez (undra n'eo ken), penaos he laker da sevel er galon hag er spered. Bez' e tiwano diwar *anaoudegeziou yac'h, resis, stank, pervez, doun ha bepred war wellaat*, anaoudegeziou a veur a seurt, diwar-benn ar Yez da genta, hec'h istor, istor ar soniadou, istor ar stummadou, istor ar geriou hag ar c'henstrollerez anezo. Er farrago bras-divent a c'heriou hag a zoareou-lavar oc'h ober ar brezonegou beo, *brezonegou ar werin*, ez eus traou mat ha traou fall mesk-mesk, traou hag a denn da binvidikaat ha da wellaat ar Yez, d'hec'h ampartaat d'an deskadurez ha d'ar sevenadurez, ha traou-all (niverusoc'h-niverusa bemdez en abeg d'an digelenn ha d'an diouyezegez) hag a denn d'e faouraat, d'he disteraat, d'he didalvoudekaat. Ret eo beza barrek, *gant skouzell ar genyezoniez keltiek*, da ober eun dibab skiantek, poellek, e-touez ar c'hemmeskailhez-se, da deurel er-maez an distresadennou. Ar Brezoneg Meur, ar Brezoneg lennek, ar Brezoneg bloc'h, ar Brezoneg unvan (ne vern pe ano a laker d'ezañ) a dle beza ar c'hendastum eus an holl draou mat ha reiz a zo er rannyezou. Ar pep gwella en em gav er rannyezou-se a dle beza harpet gantañ, degemeret gantañ, ha laket gantañ da dalvezout. — Anaoudegeziou diwar-benn an Istor, istor ar ouenn pe gentoc'h ar gouen-

nou a zo aet da ober ar brôadou keltiek (1), istor al lennegeziou keltiek, istor ar sevenadurioù keltiek, istor ar c'hevredadou keltiek, h.a. Reizlec'hia an holl draou-se, o foueza rik hag ervat, o barn gant lealded n'heller ket ober hep anaoudegeziou stank ha yac'h diwar-benn an denoniez hag ar ouennoniez dre vras, an dudoniez dre vras, ar gevredadouriez-veur, h.a. *Gallout keñveria a zo ret a-benn anaout e gwirionez* (2). Ar vreizadelez pe ar geltiadelez n'eo ket eun ti-meur d'en em garc'haria evit kas buhez an unan da ober pennlinadou hag azeuladou dirak eilluniou digemm ha digemmus (3). Kern eun aradennad-veneziou eo da arvesti diwarni ouz oadveziou ar bed hag o foblou (4).

(1) N'eus ket a ouenn geltiek. Da verraat hag aesaat an displeg, lakomp e oa unouenn Kelted ar I[a] milved kent H. S. Neuze e c'hoarvezas d'ezo pez a c'hoarvez d'an holl drec'hourien en em ledet dre nerz an armou war eur rannved bet tudet en o raog. Da get eo aet o gouenn. O yez avat o deus lezet war o lerc'h, ha setu end-eeun perak e tle beza ar Yez ar priziusa eus hon teñzoriou. En amzer da zont e vo marteze eur ouenn vreizat pe geltiat, gant ma vo e tud ar broiou keltiek a-walc'h a emgenreiz, a emvestroniez, a skiant-poell evit ober diouz lezennou an Heouenn. Nemet se eo eur gudenn all, hag evit bremañ n'eus ket anezi.

(2) Ha keñveria hepken pez a zo keñveriadus e gwirionez, da skouer, evit ar poblou, ar re o deus tizet an hevelep pazennad sevenadur.

Da dec'hel diouz an holl zisasunderiou skuiz ha didalvoud a zo bet lavaret diwar-benn an diemgenreiz « keltiek », a-walc'h eo anaout diemgenreiz Germaned ha Slaved ar c'henta milved eus an oadvez kristen. An emgenreiz, evit eur vrôad, eo an dra diaesa da dizout hag an dra vreska da viroul. Re alies eo bet sellet evel « keltiek » gwanderiou ha siou-fall a zo an andon anezo e anien mab-den, hag a gaver, da heul, ledet stank en Denelez a-bez.

(3) *Eillun* (*eil* + *lun* « skeudenn ») eilskeudenn, adskeudenn ; idol (amañ en danevell).

(4) Mat e ve sunet *ez ougel* ha *dre het*, *dre blijadur*, *diwar c'hoari*, darn eus elfennadou kenta an anaoudegeziou-se. *Erberet Ategenos Roudiknos* (Dixit Ategenus Roudienus).



Diazezet war seurt anaoudegeziou, maget ha bevekaet ganto, ne vo ket ar vreizadelez, ar geltiadelez, eun dra vresk, berrbadus ha brec'hagn. Ne wiblenno ket gant an avel, ha ne vo ket diskaret gant korventennou ar vuhez. Frouez a daolo, e-leiz anezo, ma vo pinvidikaet, kaeraet ha gwellaet ar bed ganto.

* *
*

*Gant luoez an doueed* (*Gwalarn* 115-116, Mezeven-Gouhere 1938) :

P. 9, l. 6 ha 7, *ludi* « kazarn, soudarti » (heñvelet diouz an iwerzoneg *sluagtheg*). An eiz ger-se a zo da ziskenn er bajennad ha da lakaat er 21 linenn, araok *Benenez*.

P. 13, l. 9 kent dibenn ar bajennad, lennit : ha pa na ve ken (*na*, ha nekel *ne*).

P. 16, l. 7, lennit ez yez (ha neket en da yez).

P. 18, l. 10 : em penn.

P. 18-9, da veiza an anoiou lakel en danevell da enezennou mor Glas ar C'hreisteiz, kouna kementmañ : 1° *Kurnos*, hen-ano enez Korsika ; 2° *Turris Libussonis*, porz war aod hanternoz Sardinia ; maensavaduriou ragistorek an enezenn, pevar mil anezo, anvet *nuraghi*, hag i heñvel ouz touriou ; diwar o fenn lenn S. Reinac'h, *Les antiquités de la Sardaigne*, war *Esquisses archéologiques*, 1888, p. 34-43 ; A. Francesco Flumene, *Un po piu di luce sul problema genetico dei nuraghes di Sardegna*, Sassari, 1923 ; renta-kont gant S. Reinac'h war *Rev. archéol.* 1923, II, p. 179 (bez' ez eus en enezennou Balear maensavaduriou ragistorek damheñvel anvet *talayoti*, Cartailhac, *Les monuments primitifs des îles Baléares*, 1 levrennad-

danevell, 1 levrennad-skeudennou, Toloza, 1892) ; keñveria *Torinis* « Tourenez » en hen-vojennou Iwerzon ; 3° an tarv penn-den pe an den penn-tarv anvet *Minotauros* « Minolarvos » en enez Kret : 4° gastaouadegou enez Chipr (*Kupros* « Kouevrenez », eus *kupron* « kouevr »), ha keñveria *Tir nam Ban* « Tir ar Merc'hed » en hen-varzkredennou Iwerzoniz. Dussaud, *Civilisations préhelléniques*, 1914, p. 366-71, 389.

P. 24. l. 7, lennit : ouz da welout (ha nekel d'az kwelout, a zo eur gallegach).

P. 24, n. 22, « ... geuniaouek » a drofe gwelloc'h *Aladio* eget « geuniek », « Stank ar geuniou ennañ », hennez eo ster *aladio*.

P. 26, l. 3 kent dibenn an danevell, lennit : em penn.

P. 30, n. 35, l. 8 kent dibenn an notenn : korfou.

P. 37, n. 46, kent diweza linenn : *Med-heven*.

P. 37, n. 47, l. 3, 4 ha 7 : *maqi, maqi, Maqqi* (dre *q* ha neket dre *g*. Tro-c'henidik ar ger *maqos*, aet da iwerzoneg ha da skoseg *mac*, eo *maqi, maqqi*). E diweza linenn an notenn-se : *Toumbiako* (Tumiak). An iwerzoneg *tuaim* « krug, krugell » a c'houlenn en e ziagent eur furm hen-geltiek **toumben* aet da vrezoneg *tum*, e *dastum*. Teurel pled e chom an *m* hen-geltiek e brezoneg beweeh ma oa eur *b* ouz hen heulia en hen-geltieg. Da skouer : *am-, em-*, diwar *ambi-* ; *amann* diwar **emben* ; *kemener* diwar **kombinarios* ; *kemeran* diwar **komberomi* ; *koumoul* diwar **kumbulo*. H. a. (V. Henry, *Lexique étymol. du br. moderne* ; J. Loth, war *Mélanges D'Arbois de Jubainville*, p. 202). Hep *b* war e lerc'h, an *m* hengeltiek a ya da *ff* e krenn-vrezoneg, da *ñv, ñ* e brezoneg-bremañ : *hañv* diwar *samo* ; *goañv* diwar *giamo*.



P. 40, l. 1, lennit : Bleuñvi.

P. 41, l. 8 : louzerien.

P. 45, l. 7 : teñvalaet.

P. 45. l. 15 : gourenou.

P. 47, n. 57, l. 8, lennit : stok-ha-stok ; l. 9, lamit kuit *drukontos* a zo diziazez, *Zeitschrift für Celtische Philologie*, 1901, p. 468.

P. 48, l. 10 kent dibenn an danevell, lennit : em penn.

P. 49, l. 2 ha 3 kent dibenn an danevell : ez penn (ha neket en da benn, a zo eus ar falla).

P. 52, l. 13 kent dibenn an danevell : eur.

P. 53, l. 6, lennit : gorren (eun trefoedekadur eo gorro).

P. 53, n. 66, diweza linenn, lakaat *Dagomâros, Dagotoutos*, etre *Dagobitus* ha *Dagodubnos*.

P. 55, n. 7, diweza linenn, staga outi : *Attegia* « *Azti* » a zo aet da c'halleg *Athis*, hag *Attegiolae* da *Etiolles*. Dauzat, *Noms de lieux*, p. 108.

P. 56, l. 9, lennit : *Chamim, Chamim*.

P. 56, l. 13, eul luadenn disprizus, dismegañsus (kambronadenn a vije marteze tostoc'h d'ar wirionez eget luadenn) eo Ac'hmoun pe Ac'hmon. Gwir stumm pounek (*punicus*) an ano-se eo *Ashmoun, Eshmoun*, eun doue hennez, hag heñ anavezet mat gant ar vrezelourien arc'hantlu keltiat a zo bet en armeadou Karthada. Ker e paefe afrikanourien hon Amzer evit klevout Autaritos o tisplega d'ezo kement en deus gwelet ha klevet en eil Tsour a zo bet en Hen-amzer en aod-hanternoz Afrika. *Voider* ! e oar hennez traou n'int ket evit beza danevellet d'eomp bremañ gant ar bruzunadur-dismantrou manet en aod-mor-hont.

Aet da get kaera eñvorennou ar hed gant an dud o dije gallet o eñvorennaoui e kentel, ha re verr e vo bepred hor gouiziegez da ober evito. Bez' ez eus, e disgwel an oadveziou tremenet, traou n'heller ket adkavout bremañ dre ijin ar spered. a Segobrane ! *Segobranos exandevedu* : « A weljout-te meur-voger-vor Karthada ? al listri-Tarsis moñsellet-ledan o c'hlorenn argaeet en arlenn. hir-levrini-mor hobregonet ar porz-klos, neved Tanit-Pene-Baal e-tal an aod, ha kreñvlec'h ar Rabed war ar bre ? Diskulia d'it a c'hellan ober marziou kêr hag ar c'hevrinou anezi. E *luguvallon* Karthada ez anavezan keviou doungleuzet er mogeriadur, anezo armaouegou ha krevier. Armaouegou a rafe lorc'h ha levenez eur Ri-ar-Bed, a rofe d'az kalon he gwalc'h a zudi, te hag a zo bel dedennet ez vugel gant kened ar c'hlaouier-brezel. A geviadou a-bez am eus gwelet eno grizilh-stourm evit doueed ar gad : bolidi-maen d'an taolerezed kilviziet-pounner, bili-plom d'ar batalmou-skañv. Steudadou keviou all a welis, leun eus o leur d'o bolz gant kerden a bep teoder, gant daredou, birou ha saeziou a bèp ment evit ar c'hroazwaregou-meur [*pila catapultaria* gouez d'ar Romaned] hag evit ar gwaregou-dourn, gant goafiou-bras ha goafiou-bann, gant klezeier ha gouglezeier, gant tokhouarnou, skoedou, hobregonou, gouestegnou ha harnez-kezeg. Eur sebez ivez arvesti ouz ar c'hrevier foennet-flour a ro goudor d'al loened meur : keurviled-emgann Karthada. Enno e nozveziont hag ez ec'hoazont pa vez fall an amzer, kadoanet a-ere o zroad ouz ar voger, o rodella hag o tirodella hep paouez o fri hir sammet a foenn, en eur drankella ez bounner dizehan-kaer dalc'hmat o c'horf uhel tolzennek glas-louet e liou.



Hilligusat frond a froner er c'hrevier-hont, Ategene ! Blasaat a ran enno eun arc'houez eus gouelec'hiou hirc'heotek meurloenek Maourouzia, ma kerz a-dreuz d'ezo an heol, eus e sav d'e guz, hep gwelout enebden war e hent ! » *Ategenos exberu* : « Ac'hanon foei ! Tav, *komane*, kile va ene ! Aner eo d'eomp klask lakaat da sevel adarre moueziou pell-davet an Tremened. Arc'hael en huñvreerez, talfaser en oberérez, setu mab-den ! » (5).

(5) *Voider* « e oar ». *Exandevedu* « e tanevellan ». *Exberu* « e lavaran ». Diwar Yezadur keltiek D'Arbois de Jubainville ar stummou hen-geltiek-mañ eus displegadur ar verbou. *Komanos* « kenden », tro-c'hervel *komane*. — *Argae* « kae a zo a-raok eun all », *argaea* « lakaat ouz an argae ». Keñveria e Geriadur bras gallek-brezonek ar Gonideg, p. 59, *arborz* « ar c'henta porz, ar porz araok », hag e tregerieg *argeenn* « kae dirak eur c'hae-all » (Rollou *K. ar Y.*). *Arlenn* « lenn araok eul lenn-all ». Porz-kenwerz Karthada, porz ar varc'hadourien, a zo dindan ar geriou-se. Levrini a vez graet eus hir-listri-emgann lies-roeñv ar porz-brezel. *Vertragoi, vertragi* « levrini » en hen-geltieg, ger-evit-ger « gourbuan, gourherrus, gourzumm », *ver* « gour » + *tragos* « buan, herrus ». Aet da get *tragos* e brezoneg, nemet beo emañ bepred ar ger dinaouet dioutañ *tragetos* « reder » (stummet evel *orgetos* « lazer ») er furm disleberet *troed, troad* (diwar *Noms gaulois* gant D'Arbois de J.). *Arc'houez* « damc'houez », evel *argoun* « damgoun ». *Eneb* « dremm ». *Kile* « kompagnun ». — *Luguvallon*, ano hen-geltiek laket amañ da voger-zouar Karthada, da lavarout eo d'ar voger veur kranellet a gloze war gêr diouz tu an douar. E-harz ar voger-se eo e oa buorz olifanted-emgann Karthada. Tra souezus : n'eo ket an armouegou hag ar c'hrevier kleuzet er voger-se mar doa ganti ar 25 metrad pe an 40 metrad teoder a oa gant moger-ziavaez kêr Vabilon (diou voger a oa endro da Vabilon : unan a-ziavaez anvet *Imgour-Enlil* pe *Imgour-Bel*, unan a-ziabarz anvet *Nimitti-Enlil* pe *Nimitti-Bel*, *Bel* o veza ano semitek an doue anvet *Enlil* e sumereg, Jean, *La Littérature des Babyloniens et des Assyriens*, 1924, p. 265). — *Tanit-Pene-Baal* « Tanit-Dremm Baal », doueez veur Karthada, lesanvet *Ummat* « Mamm » gant Karthadiz. Eun doueez loaret e oa, evel ma oa Hammon Daougornek (Hammon Penn-Maout) eun doue heolel. Ar Romaned a reas anezi *Juno Caelestis*. — *Rab* « den-meur, penn-meur, aotrou » e pouneg. Alies e lenner ar ger-se en enskrivaduriou Karthada, en hinimañ, da skouer, bet engravet da eñvorі eur gouestl : « D'an

P. 57, n. 70, l. 1, lennit : *Mollonemeton.*

P. 57, n. 71 (kamm-niverennet 70), l. 1. Aet va brouilhed da get ha n'hellan ket adsevel amañ al linennad bet kollet gant ar voulerien. Meneget e oa enni moarvat ar *Rev. de l'Hist. des Religions*, bloaveziad 1909, p. 156, e-lec'h m'emañ andon *Welc'hanios.*

P. 58, l. 1. Arabat koll amzer o klask Nilomagos e skridou an Hen-amzer. Evel Tartessomagos, a oa meneget el levriou aet da goll eus ar Skètla, ne vo kavet enno roud ebet eus an ano-se a zo dindanañ eul lec'h

Hini Veur, Tanit-Eneb-Baal, ha d'an Aotrou Baal-Hammon, gouestl graet gant Adonibaal ar sufet, mab Eshmounhilles ar sufet, *mekim elim Mitrahastarni*, mab Abdmelkart ar rab, mab Sassar ar rab... », *Rev. de l'Hist. des Religions*, 1912, p. 2. An hevelep ger hag an hebraeg *shophet* « barner » eo ar pouneg *sufet*. Gant-se, ezomm ebet da lakaat daou *f* er ger-se, diouz kammvoaz ar c'hallegerien, Contenau, *La Civilisation phénicienne*, 1926, p. 97, n. 5. — Diwar-benn gouelec'hiou loenedus Maourouzia (Maouretania), lenn Strabon, troidigez Tardieu, III, p. 466-80 (eus an trede mouladur, 1909). — Dalc'het e voe da gomz ar pouneg war ar maez, e bro-Garthada, betek gounidigez ar vro gant an Arabed, Gautier, *La survivance de Carthage*, war *Islamisation de l'Afrique du Nord : les siècles obscurs de l'histoire du Maghreb*, 1927, p. 97-132. Levriou all dudius ha talvoudus da lenn a-zivout Karthada : Berger, *Les ex-voto du Temple de Tanit à Carthage*, 1877 ; *Tanit-Pene-Baal*, 1877 ; S. Reinac'h *Les ruines de Carthage*, war *Esquisses archéologiques*, 1888, p. 81-101 ; Babelon, *Carthage*, 1896 ; Audollent, *Carthage romaine*, 1901 ; Besnier, *Carthage punique*, 1901 ; Cagnat, *Carthage, Timgad, Tebessa*, 1909 ; Ringelmann, *Essai sur l'Histoire du génie rural*, III, *Phénicie et colonies phéniciennes*, 1910 ; Dr Carton, *Port marchand et Mur de Mer de la Carthage punique*, war *Rev. archéol.* 1911, p. 229-55 ; *A propos de la topographie de Carthage*, id. 1921, I, p. 143-8 ; *Pour visiter Carthage*, Tunis, 1924 ; Gsell, *Hist. anc. de l'Afrique du Nord*, 4 levrenn, 1914-1920 ; Delattre, *Les grands sarcophages anthropoïdes du Musée Lavigerie à Carthage*, s. a. ; Gauckler, *Les nécropoles puniques de Carthage*, 2 levrenn, 1915 ; Dussaud, *38 textes puniques provenant des sanctuaires des ports de Carthage*, war *Bull. archéol.* 1922 ; Vassel hag Icard, *Les inscriptions votives du Temple de Tanit à Carthage*, war *Rev. tunisienne*, 1923. H. a.



bennak e delta an Nil : Naukratis, Saïs, Xoïs (*C'hasouou* en ejipteg), sebennutos, Mendes (*Pibinibdidi*), Tanis (*Zani*), Bubastis (*Poubastit*), Athribis (*Hathribi*), Momemphis, dius d'eoc'h. Marteze Porz al Laeron-vor, en enez Pharos (enez an Tour-tan).

Hevelep pajenn, l. 7, lennit : touaraoua. *Douara* « dastum douar » (hennez eo unan eus steriou ar verb-se), *douaraoua* (dastum douarou, perc'henna douarou ».

P. 62, l. 11, lennit : Mârikkos. Dinaouet eus *màros* « meur » eo an ano-se. Eur Bog (*Bogios, Boios*) eus ar werin e oa Mârikkos. Ren a reas er bloaz 70 goude H. S. unan eus an diweza emsavadegou Galianed ouz Roma. Lenn e istor e Tacitus, eil levrenn, LXI. Dre e c'hanedigez e lenne Mârikkos da unan eus kadarna pobloù ar C'hellved. Deuet eus an Hanternoz da veva en Italia er V^vet kantved kent H. S. ha graet o annez ganto e bro-Felsina (kêr-Felsina a voe anvet ganto *Bononia* « Bonun » — Bologna eo bremañ) (6), o devoe ar Voged da souten ouz ar Romaned, en III^vet kantved hag e bloaveziou kenta an II^vet, eur stourmadeg hir-kenañ hag eus ar c'hrisa. Betek o gour diweza e stourmjont, ha pa baouezas da vat ar brezel, ne vane ken eus o c'hant meuriad nemet kozidi, merc'hed ha bugale. Ar meuriadou dismantret-se, kentoc'h eget plega da genveva gant ar Romaned hag e sujedigez dindano, a voe gwell ganto

(6) A-zivout ar Voged hag o c'hêrbenn, lenn A. Bertrand ha S. Reinac'h, *Les Celtes dans les vallées du Pô et du Danube*, 1894 ; O Montelius, *La Civilisation primitive en Italie depuis l'introduction des métaux*, 5 levrenn (diou levrennad danvell, teir levrennad-skeudennou), Stockholm, 1895-1910 ; A. Grenier, *Bologne villanovienne et étrusque*, 1912 ; *Fouilles nouvelles à Bologne*, war *Rev. archéol.* I, 1914 ; *Les Gaulois*, 1923.

divroi neuze, ha mont da glask annezlec'hiou nevez e Kreiz-Europa. Eno, er I[a] kantved kent H. S., pa 'n em gavjont re enket adarre gant enebourien, Daked (7) ha Germaned, an hevelep nerz-kalon, an hevelep heug ouz ar sujedigez hag ouz amezegiez an estren, o lakas da zivroi evit an eil gwech ha da vont da veva e Galia. Ar c'hlod (gloar) a veze o skedi war o ano a lakas an ano-se da veva e yez o enebourien (8). Eus an hen-c'hermaneg **Baiuhaima* « bro ar Voged » (9) e teu al latin *Boiohaemum*, an hen-uhel-alamaneg *Bëheim* (dre *e* hir), an alamaneg *Böhmen* « Bohemia ». Eus an hen-c'hermaneg **Baiwarioz* « ar Vrezelourien Vog » pe « ar Gadourien eus Baia » e teu al latin *Boiovarii*, *Baiovarii*, an alamaneg *Baiern* « Bavaria, Baviera » (10). **Baiureiks*, **Baireiks* « roue Baia, roue ar Voged », skrivet *Boiorix* gant ar Romaned, diouz doare-distaga ar Gelted, a zo bet ano eur roue brudet eus ar Gimbred, ha

(7) Anezo Thraked dre o yez. Da evesaat e lavarent *boudalla*, *boudanga* evit « teod-ejen ». Ano ar bempdelienn ganto a oa *heñvel* ivez ouz an ano keltiek. Diwar o fenn, lenn levriou d'Arbois de Jubainville, Dottin ha Philipon a-zivout hen-boblou Europa ; Vaschide, *La conquête romaine de la Dacie*, 1903 ; Parvan, *Getica*, Bukarest, 1926 ; *Dacia*, Cambridge, 1928.

(8) Heñvel a oa c'hoarvezet, dek kantved abretoc'h, gant ano ar Volked, brôad-tud brudet dre he furnez hag he c'hadarnded, a zalc'he c'hoaz e gre Kaisar kevrennou kevannezusa Koad meur Erkunia. O ano, *Volka* (unander), *Volkas* (liester) e keltieg, a zo aet da veza e germaneg ano ar Gelted-holl, ha zoken ano ar Romaned diwezatoc'h hag an dud bet romaneget *Walah, Welsch, Welsh, Wales*. *Volka* « falc'hun ? ».

(9) *Haim, heim*, goteg *haims*, anglizsaozneg *home*, a zo diwar an hevelep ger hag an hen-geltieg **koimo*, aet da hen-iwerzoneg *coim* « karus, karadek, kuñv, kaer », da grenn-vrezoneg *cuff*. da vrezoneg bremañ *kuño*, *Rev. celt.* 1893, p. 351. K keltiek = *h* germanek : *kalet*, diwar *kaletos*, a zo en alamaneg *held* « den meur », diwar *halith*.

(10) T. E. Karsten, *Les anciens Germains, introduction à l'étude des Langues et des Civilisations germaniques*, troidigez c'hallek, 1931, p. 130, 188.



meur a gantved diwezatoc'h, distreset e *Beric*, ano eur priñs eus ar C'hoted. — E Galia, ar gêriadenn anvet bremañ *Bouy* a zo hec'h ano *Boiago* (evit **Boiako-*) war Dihellevr Bourj (*Rev. des Et. anc.* 1914, p. 337). Diou gêriadenn all anvet *Bouy*, diwar *Boiacum*, a zo e departamantou Saena-ha-Marn hag Aob (*Rev. celt.* 1903, p. 210). — *Bogii, Boii* (tro-envel lies eus *Bogios, Boios*) a vije diwar eur wriziênn-c'her *bog* « e torran, e freuzan, e skrapan » a gaver en hen-iwerzoneg hag e sanskriteg. E brezoneg *Bogios, Boios* a vije deuet da veza *Boe*, D'Arbois de Jubainville, *Phonétique et Dérivation bretonnes*, 1881, p. 15*, danevell ha notenn 6 ; J. Loth, *Chrest. bret.* 1890, p. 110 (11).

P. 62, n. 76, l. 14, lennit : *veletos*.
— — l. 16 : *rokatuvellaunon*.
— — l. 18 : *Noms* (ha neket *Mots*).

(11) Setu amañ eñvorennouigou hag a ziduello an dud vras n'o deus ket ankounac'haet gre o bugeliez. Istor ar Voged a zo bet anavezet ganen da genta, e 1888-1889, dre an diverradur anezañ a zo war genta levrenn Herri Marzin. Eur bugel edon neuze o veva ar bloaz-pad war ar maez. An diverradur-se a voe a-walc'h da lakaat ar Voged e-touez ar poblou kareta ganen, ar re a vourren dreveza em c'hoariou-liorz ar vuhez hag an emgannou anezo (goude oberia gant prenn, houarn-gwenn ha kartoñ an armou dereat). Diwezatoc'h, etro 1892, 1893 pe 1894, aet da veva e Pariz, e prenis (e ti Dider, kae Aogustiniz Vras), a-gevret gant *Barzaz-Breiz* Kêrmarker, an diou levrenn deo eus *Istor ar C'halianed* gant Amede Thierry. Neuze e c'hellis lenn an danevell dre ar munud eus stourmadennou va fobl garet. Postumius a ris neuze eus ar jakedenn gartoñs a saven evit tenna d'ar gwenn bep hañv, pa vezen war ar maez, o c'hoari meinata, saeźata ha goafbannata (e-pad miz Eost, en Arromanch, 1891 ; Poulligwenn, 1892 ; Lokeltas Ruiz, 1893, 1894, 1895, h. a. ; e miz Gwengolo, e ti-hañv va faeron, nepell diouz kember ar stêriou Hoar pe Oaz ha Saena). E-touez ar bennvrezelourien roman o doa renet an argadadennou ouz ar Voged, Postumius e oa an hini en doa graet ar c'hrisa d'ezo, hag e ano a lakis neuze da envel va gwenntennata, e-lec'h anoiou Kaisar ha Kortez a raen ganto e Gwiler (va annezlec'h eus Meurz 1882 da Veurz 1891).

P. 65, l. 7, lennit : em penn.
— n. 80, l. 3 : Whyte.
— n. 80, l. 5 : *Noms*.

P. 66, l. 11, lennit : staenaoua. *Staenaoua* « dastum staen ». *Staenata* a vije kentoc'h ar ster anezañ « lakaat gwiskadou-staen war draezou ».

P. 67, l. 10 kent dibenn an danevell, *arc'hantlu* a dalv « strollad goprsoudarded ». Arc'hantlu Kassignatos a vije bet en hen-geltieg *argantoslogo Kassignati*. Teurel pled ez eo disheñvel e brezoneg *arc'hant* diouz *argant*. *Arc'hant* a zo diwar *arganto* (keñveria *erc'h*, diwar *argia*). Diwar **arekanto* eo *argant*, J. Loth, war *Mélanges H. d'Arbois de Jubainville*, p. 224.

Hevelep pajenn, an dilinennad diweza a zo en danevell. A-zivout ar Gelted en Ejipt, ar penna labour da lenn eo hini A. Reinac'h, *Les Gaulois en Egypte*, war *Rev. des Et. anc.* 1911, p. 33-74 (bez' ez eus bet eur mouladur distag). Dindan an impalaer (12)

(12) Bez 'ez eus, e-touez anoiou-tiegez Breiz-Veur hag ar Stadou-Unanet, eun ano brezonek teirc'hevrennek, *Kadwalader*, a drofe mat a-walc'h al latin *imperator* (kement-se a lavaran evit ar Vrezoned a gav « impalaer » re latin pe re c'hallek). An trede kevrenn en ano-se eo an hen-geltieg **ater* pe **atir*, aet da *ader* (ha goude-se, bet distreset euzus en anoiou-all, ma 'z eas enno da *azer*, *azr*, *aer*, hag *er*). Ar ger uhel da lavarout « tad » e oa *ader* pe *azer* en hor yez. *Tad*, a reomp gantañ bremañ, a zo eur ger-moumouna etrevrôadel. Evel meur a c'her uhel-all, *ader* pe *azer* a zo aet da get a-gevret gant ar renkadou tud uhel, drouized, lennerien, kadourien veur, a rae gantañ. Manet eo beo hag e boaz ar geriou izel hepken implijet gant ar werin. Evel-se eo bet tonkadur ar ger uhel da lavarout « mamm » (eur ger-moumouna etrevrôadel eo *mamm* : hen kavout a reer betek e yezou morianek Afrika ha Papouazia) : **mater*, **matir*, **moter*, aet da **moder* da genta, da **mozer* goude-se, ha peurzistreset da ziweza e *mozr*, *moer* (er c'hrenn-vrezoneg *mozreb*, brezoneg-bremañ *moereb*). — A-zivout *mat*, eil kevrenn e *Kadwalader*, eur ger keltiek-ha-germanek e vije, an hini a zo e *Valhalla* hag e *Valkirienn*, *Rev. celt.* 1894, p. 224-5.



Klaudius, eul leng *(legio)* pe strollad troadegiez armet pounner, an *XXII Deiotariana*, a oa he fennaneziec'h ouz doriou Aleksandria. Krouet e oa bet er I<sup></sup>a kantved kent H. S. gant tetrarc'h Galatia, Deiotaros (a vije *Deviotarvos* e wir ano keltiek, hervez *D'Arbois*). N'oa nemet Galated ouz hec'h ober, en derou da vihana. Dindan Domitianos, eur rannad-varc'heien eus an *Ala Vokontiorum*, anezo Galianed eus Kreisteiz Galia (13), a oa oc'h ober gwardoniez war mengleuziou Ptolemaïs. E 116, edo eur rannad-all o tiwall mengleuziou ar *Mons Porphyrites*. Hizio c'hoaz, war eur roc'h o sevel a-us da gastell El Mouch (ar pevare hini war an hent o kas eus Koptos da Goseir), e lenner, engravet e lizerennou ramzel, an enskrivadur-mañ diwar dourn unan eus ar varc'heien-se :

(13) *Ala*, bagad marc'heien a dri c'hant marc'h gant ar Romaned, e gre ar Republik. N'eo ket Romaned, kevredidi d'ar Romaned e oa ar varc'heien a yae da ober an *alae* « alaou ». E gre an Impalaered, e oa en armeadou Roma daou seurt ala : *ala miliaria*, eunt dek-kant marc'heg ; *ala quingenaria*, anezi pemp kant marc'heg hepken. An eil re hag ar re-all a oa bep a brefed-brezel en o fenn *praefectus equitum*, *praefectus alae*. *Turma* ha *decuria* a oa eilrannadou en *ala*. Dek marc'heg a oa anezo eun *decuria* « degad » renet gant eun *decurio* « penn-degad ». Tregont marc'heg a yae da ober eun *turma* « tregontad », da rener warni an hena eus an tri penn-degad. Dre an enskrivaduriou ez anavezomp ano meur a dregontad : *turma Amaturi* (amañ en danevell), *turma Arti* (*Artos* « an Arz », ano keltiek), h. a. Eul labour dudius da ober e brezoneg a vefe dastum en eul levr kement a ouzomp dre an enskrivaduriou a-zivout ar Gelted en armeadou Roma : *Alekotti honoriani seniores*, *Alekotti juniores gallicani*, *Equites singulares*, *Cohors II Flavia Brittonum equitum*. *Cohors prima Aelia Gaesatorum miliaria sagittatorium*. *Sagittarii Nervii*, *Numerus Nerviorum sagittatorium*, h. a. Hir e vefe ar roll anezo. *Turma* ha *numerus*, bet degemeret en o yez gant ar Vrezoned e gre an Impalaered, a zo aet da gembraeg bremañ *torf* (distaget *torv*) ha *nifer* « niver ».

*Dida Damanai filius nationi Volqua.*
*Eques alae Vocontiorum, turma Amaturi,*
*Armatum feci stationi meses quinque.*
*Pro salutem Imperatore, feliciter !*

Thrakek kentoc'h eget keltiek e hañval beza an ano-den *Didas* (*Dizas* a vije bet ar stumm thrakek reiz) (14). *Damanaos* a c'hellje beza keltiek. Keñveria *Damas, Damio, Daminios, Damonos*, hag *Anavos, Anavio* (aet da gembraeg koz *anau* « sonerez »). Hag e teu gant A. Reinac'h ar martezead-mañ : « Prietaal gant merc'h eur c'henvrezelour thrakiat en doa graet Damanaos moarvat ». Ker brezelgar hag ar Gelted e oa an Dhraked, ha stank ez int bet en armeadou, en Hen-amzer. En emgann Raphia (22 a viz Gouhere 217 kent H. S.), edo bagad ar Gelted ha bagad an Dhraked kichen-ha-kichen oc'h ober, a-gevret gant bagadou-all, korn dehou armead Ptolemaios (Polubios, V, 27 ). Gwelet e voe zoken, e brezeliou all, Thraked e penn bagadou Kelted, ha Kelted o ren bagadou Thraked (pe diavaezourien all : en emgann Raphia end-eeun, en armead Antioc'hos, e oa eur bagad a vil Kardouk bleniet gant ar Galat Lusimac'hos. Kardouked an Hen-amzer a oa ar bobl anvet hizio ganeomp Kurded, Kourded, eur bobl vrezelgar hounnez ivez).

Diwar-benn Aleksandria, lenn Breccia, *Alexandrea ad Aegyptum*, 1922 ; Jondet, *Les ports submergés de l'ancienne île de Pharos*, 1916 (*Mém. de l'Inst. ég.* IX) ; Weill, *Les ports anté-helléniques* (?) *de la côte d'Alexandrie et l'empire crétois*, 1919. Diwar-benn

(14) Hervez Paol Perdrizet e vije *Didas* eun ano ejiptek evit eun dournataer, *boxer*, hep kerentiez ebet gant an ano thrakek *Dizas*, *Rev. des Et. anc.* 1914, p. 399-400.



ar ouiziegez en Aleksandria, ouspenn al levriou bét nevez-embannet e galleg a-zivout *Istor ar Ouiziegez* gant Abel Rey ha gant tud all, lenn Matter, *Histoire de l'Ecole d'Alexandrie*, eil mouladur, 3 levrenn, 1840-1848 ; Simon, *Histoire de l'Ecole d'Alexandrie*, 2 levrenn 1845 ; Vacherot, *Histoire critique de l'Ecole d'Alexandrie*, 3 levrenn, 1846-1851 ; Droysen, *Histoire de l'hellénisme*, troïdigez c'hallek gant Bouché-Leclercq, 3 levrenn, 1883-1885 ; Berthelot, *Les origines de l'Alchimie*, 1885 ; *Introduction à l'étude de la Chimie des Anciens et du Moyen-Age*, 1889 ; *Archéologie et histoire des sciences*, 1906 ; Tannery, *Mémoires scientifiques* : I, II, III, *les sciences exactes dans l'Antiquité*, 1912-1915 ; Heath, *A History of Greek mathematics*, 2 levrenn, 1922 ; Thalamas, *La géographie d'Eratosthène*, 2 levrenn 1921. A-zivout al loenoniez, traou da deskaoua e Hoefer, *Histoire de la zoologie* ; Loisel, *Histoire des ménageries de l'Antiquité à nos jours*, 3 levrenn. — Diwar-benn armeadou an Ejipt abaoe amzer Aleksander-Veur, Mahaffy, *The Empire of the Ptolemies*, London, 1895 ; Bouché-Leclercq, *Histoire des Lagides*, 4 levrenn, 1903-1907 ; Lesquier, *Les institutions militaires de l'Egypte sous les Lagides*, Paris, 1911 ; *L'armée romaine d'Egypte d'Auguste à Dioclétien*, Kaero, 1918 ; Schubart, *Aegypten von Alexander dem Grossen bis auf Mohammed*, 1922.

P. 68, l. 9. El linennad-se, doueig a dalv kement ha « laouenanig, troc'hanig, draouennig-vihan », anvet ivez *evn Doue* gant Gwenediz. Ano kembraek an evnig-se, *dryw* (*dreo* e vije e brezoneg) a c'houlenn en e ziagent eur furm hen-geltiek *druuis* (*dru-uid-s* « meur-ouiziek ») a zo ivez ano an drouiz. Eur bras

a c'halloud-hud a oa gant an *dryw*, war a greded e bro-Gembre, er Grenn-amzer. Gant-se, e oa difennet er vro-se gant an Iliz selaou ouz « mouez an dreo, *llais y dryw* », J. Loth, *Minihi breton et Nemed irlandais*, war *Rev. archéol.* 1924, II, p. 49-63, notenn *in fine*.

Hevelep pajenn, n. 86, 4$^{vet}$ l. kent dibenn an notenn, lennit : *galaris*.

P. 69, l. 9. An houarnvarc'heien meneget el linenn-se eo an hobregoneien begek o zokhouarn anvet *cataphracti, cataphractarii* gant ar Romaned. Golôet a houarn e oant penn-kil-ha-troad, i hag o c'hezeg. Ar gwiskamant-brezel-se, aet d'hen ober pe skantennou pe lagadennou, a zo deuet da veza hini ar varc'heien gant poblou Kornog-Azia, Persed, Parthed, Armeniz, Sarmated, Alaned, etro derou an oadvez kristen. Testenia a ra war ar bazenn uhel tizet gant ijinerez an houarn hag obererez an armou-brezel e-touez ar poblou-se. Lenn F. Lot, *Les Invasions germaniques*, 1935, p. 51, ha gwelout Daremberg ha Saglio, *Diction. des antiquités grecques et romaines*, ouz ar ger *cataphracti*.

P. 70, l. 11, lennit : le hag ac'h eus gwelet.

P. 70, l. 2 kent dibenn an danevell : d'am penn.

P. 71, l. 3. « Mari gaez » eo an Itron Livingston, marvet gant an derzienn d'ar sul, 27$^{t}$ a viz Ebrel 1862, « d'ar mare m'edo an heol war e guz », e Choupanga, Kreisteiz-Afrika, David ha Charlez Livingstone, *Explorations du Zambèse et de ses affluents et découverte des lacs Chiroua et Nyassa, 1858-1864*, trôet diwar ar saozneg gant an itron H. Loreau, 1866, p. 387-8. War an *Tour du Monde* eo bet moulet da genta an droidigez c'hallek-se.



P. 73, n. 92, l. 2, lennit : *pario*.

P. 77, l. 9 : le hag ac'h eus redet.

— notenn, l. 1$^{a}$, e-lec'h Per a Chaloñs, lennit : an Nomenclator (Ern. *Gloss m. br.* p. 394).

P. 80, l. 22 : Re.

P. 83, n. 98, l. 1 : *Dishonour*. L. 6 kent an dibenn : *Colour*.

Ahendall, setu eun eveziadenn am eus bet digant F. Vallee. Kamm-implij eus *neket* e penn ar frazennou. Pa vez eus *neket* eur rakverb-nac'h, da skouer *Eun den dizesk a zo anezañ ha neket eun den gouiziek* (e galleg *et non pas*), neuze e c'heller e skriva en eur ger hepken. E frazennou evel *N'eo ket Yann en deus graet al labour se* (e galleg *Ce n'est pas*), skriva *N'eo ket*. Ar verb eo amañ.

*

* *

E *Kelaouenn an amerikanourien* (*Gwalarn* 117, Eost 1938), p. 22, l. 11, lennit : had.

P. 24, l. 14 : *Wasehi*.

— l. 5 kent an dibenn : war vul. Evel ma lavarer *war varc'h*. Ezomm ebet eus al liester.

P. 25, l. 6 kent dibenn an danevell : e chomje.

— n. 2, l. 2 ha 3. Bannarmead n'eo ket eur mank evit rannarmead, evel m'o deus kredet darn. Eur ger all eo, disheñvel e ster, o talvezout kement ha *colonne militaire* e galleg. Bannarmead an Hanternoz eo ar *Colonne du Nord* kaset eus Meksiko gant ar jeneral Bazen evit argas e-touez gouelec'hiou an Hanternoz dilerc'hiadou armead reiz ar Meksik, armead ar frankizourien. A-du gant ar C'hallaoued e kerze armead ar virourien (Jeneral Du Barrail, *Mes*

*Souvenirs*, III, pevarzekvet mouladur, 1898, p. 483-505). Va zad, Herri (-Alfred) ar Rouz, a oa kevrenn er Vann-armead-se. Eus San-Luis-Potosi, a-gevret gant bagad-anavezadenni ar c'horonal Cousin, e treuzas va zad ar gouelec'h brudet anvet Bolson de Mapimi « e lec'h n'eus na dour, na loen, na glasvez, nemet eur blantenn : ar gobernador ». Darbet e voe d'ezo mervel gant ar sec'hed e-kreiz ar gouelec'h gwall-vrudet-se. Panevet eur glao-arne a zegouezas e kentel, e oa graet ganto. — An Indianed *Opata*, gwelet gant va zad en drôad-se graet en hanternoz ar Meksik, a oa o veva e bro-Chihouahoua, en amezegiez d'an Apacheed (er reter d'ezo), d'ar Gomanched (en hanternoz), d'ar Bapagoed (*Papago*) ha d'ar Bimaed (*Pima*) er gwalarn, ha d'ar Seried (*Seri*) er c'hornog. Kenyez ez int d'an Indianed *Tarahumar* o veva er gevred d'ezo, Doktor Hamy, *Quelques observations sur la distribution géographique des Opatas, des Tarahumars et des Pimas*, war *Decades aMericanae* 3 *ha* 4, p. 95-100 (moulet da genta war *Bull. de la Soc. d'Anthropol. de Paris*, 1883, p. 785-91).

*

* *

E *Logotigiakos* (*Gwalarn* 118, Gwengolo 1938), p. 11, n. 11, l. 2, lennit : 1898.

P. 13, l. 6 ha 7 kent dibenn an danevell. An iwerzoneg koz *aithgne* « gouiziegez, lennegez, barzoniez » a c'houlenn en e ziagent eur furm hen-geltiek **ategnion* « anaoudegez », D'Arbois, *Cours de littérature celtique*, II, p. 374, danevell ha notenn 2. Keñveria ar brezoneg *anat*, gwechall *aznat*, diwar *ategnatos*, *ategnata*, **ategnaton*. **Godia* eo andon an iwerzo-



neg *guide*, ar c'hembraeg *gweddi* « pedenn ». Ar ger keltiek eo, bet kollet gant ar brezoneg (eus al latin e teu *pedi* ha *pedenn*).

P. 15, n. 19, l. 2. *Troga* a zo andon ar galleg *truie*

P. 20, n. 26, l. 6, lennit : Amarna.

P. 23, l. 12 : Septimius.

P. 25, n. 29, l. 3. **Ambaxtonos* eo stumm hen-geltiek an ano aet da gembraeg *Amaethon* « Georgos » e gresieg, da lavarout eo « gounideg, tieg, labourer-douar ».

P. 28, l. 6 kent an dibenn : tonnou (ha neket koummou, a zo re greñv).

P. 29, l. 10 : em penn.

*

* *

En *Notenou-klokaat da Istor an doñva-loened* (*Gwalarn* 126, Mae 1939) :

P. 28, l. 2, lennit : *Tchakravartin*. Ger evit ger, e talv an ano meur-se kement ha « Rodimpalaer, Kelc'himpalaer ».

Hevelep pajenn, l. 8 : fridourneg.

P. 29, l. 4 kent dibenn an danevell : *açva*.

P. 31, l. 4 : *açva*.

P. 32, notenn, l. 8 : *açva*.

*

* *

En *Anoiou lec'hiou ha tud* (*Gwalarn* 132, Genver 1941), p. 191, l. 6 kent dibenn ar pennad-skrid, lennit : daou gant.

*

* *

En *Eveziadennou da « Eñvorennou eur Brezone-*

*gour* » (*Gwalarn* 138-139, Gouhere-Eost 1941), p. 70, notenn, l. 19, lennit : *Cultes* (ha neket *Celtes*). Ar roudou-se eus an azeulerezou hen-amzerel a zo anezo pazennou, ramzel o ment a-wechou, ha mougeviou kleuzet e tor ar meneziou.

*
* *

War ar mouladuriou graet er-maez eus *Gwalarn*, ez eus ivez eun nebeut reizadennou hag eveziadennou da ober. War an *Notennou diwar-benn ar Gelted koz* :

Trede pennad, *Ar Relijion* (Kèrahez, s. a.), p. 48, l. 13. Ar mouler en deus kemeret Zagreus evel eun ano-den, eun ano-skrivagner. Ano an Naer gornek gant an Dhraked eo e gwirionez, ha, da heul, e tle beza moulet e lizerennou stouet. Ar pennad-skrid anvet evel-se, diwar dourn S. Reinac'h, a zo bet moulet war ar *Rev. archéol.* hag advoulet diwezatoc'h en e oberenn veur *Cultes, Mythes et Religions*.

C'houec'hvet pennad, *Ar Yez hag al Lennegez* (An Oriant 1913), p. 26, l. 14, lennit : Eun engroez tud. — P. 29, linenn diweza en danevell : Orolos (dre *l*, ha neket Orobos dre *b*). — P. 31, l. 4 : ar C'haisated. — P. 40, l. 2 : rak-kristen (ha neket rak-keltiek).

Seizvet pennad, *An Arz hag an Ijinerez* (An Oriant, 1913) : war ano ar pennad hag en danevell, *passim*, lennit bepred : arz (ha neket ard). P. 14, notenn, l. 7 kent an dibenn, lennit : kelorniou (ha neket siellou). *Kelorn*, diwar an hen-gelltieg *kilurnon*, eo ar gwir ano brezonek evit lavarout « seilh ». Gallek eo hemañ, anezañ eur ger a anavezan abaoe pell



— karetoc'h a se n'eo ket ganen. Kent e glevout e-bro-Wened e 1893, em boa e glevet e Gwiler, bro-Wenngen, lec'h ma vevis eus 1882 da 1891. Eno e lavare bepred tud ar vro *seille*, ha nepred *seau* diouz giz tud va gosgorz. Bez' ez eus daou liester da gelorn : *kelorniou, kelern*.

Lezel ermaez a ran traouïgou-all da reiza en *Notennou* hag a c'hell beza eeunet gant al lenner e-unan.

Eveziadenn a bouez. En *Notennou*, war va ali, en deus F. Vallee implijet peurliesa anoiou hen-amzerel al lec'hiou annezet pe diannez meneget er skrid. En eul levr savet da gounaat Hen-amzeriz, an hent skianteka eo ober gant an anoiou laket gant Hen-amzeriz o-unan d'al lec'hiou annezet pe darempredet ganto, hep o bremañaat, hep o dilostgeria, hep kemma tra ebet enno. Eun dister a gevrenn en anaoudegez an Hen-amzer n'eo ket an anvadurez-lec'hiou. Ober gant an anoiou hen-amzerel en eul levr gouestlet d'an Hen-amzer a laka al lenner da dañva dioc'htu eun darn eus ar c'hemmadennou c'hoarvezet abaoe an amzer-se hag a eeuna d'ezañ an hent da veiza ar c'hemmadennou-all. Touella al lenner eo lakaat war Gorbilo an ano-bremañ a Naoned hag envel Bratuspantion Bovez pe *Beauvais*. N'eus kerentiez ebet etre ar c'hèriou gwechall hag ar c'hèriou-bremañ. Da vedou disheñvel a-grenn e tennont.

A-walc'h eo lavarout kement-se evit rei da c'houzout ez oun krenn a-enep d'ar c'hiz da lakaat war al lec'hioù-bremañ an anoiou hen-amzerel, ober da skouer eus al Loar al *Liger* hag eus lec'h adstèrig al Loaregen al *Ligerikunos*. D'al lec'hiou bremañ o anoiou-bremañ, d'al lec'hiou hen-amzerel o anoiou gwechall, setu al lezenn da heulia, hervezoun.

Heñvel-dra a c'hellfen lavarout diwar-benn an anoiou tud. Mirout a dleer d'an impalaer Konstantinus an ano a zouge e-touez e gemprediz. Nemet mar fell d'eun tad a diegez eus hon Amzer rei d'e vab ano an impalaer koz, gwell eo d'ezañ ober gant ar stumm-bremañ gwisket gant an ano-se : Kustentin.

*
* *

War ar *Skêtla Segobrani,* kenta levrenn, e geriadur dibenn al levr, p. 178, lennit : gougleze. An hevelep reiza a zo da ober en danevell, *passim.*

Eil levrenn, p. 48, l. 7 en trede dilinennad « an diou ramzez-vaen » ; p. 49, l. 2 « an diou ramzez ». Diwar ar galleg eo bet trôet ar *Skêtla* ha gwregel eo *montagne.* Da beurvrezonekaat ar skrid, e vije bet reisoc'h ober eus an daou venez daou ramz-maen.

Trede levrenn, p. 92, l. 3 kent dibenn an danevell, lennit : doa (ha neket dije) ; l. diweza an danevell, lennit : oa (ha neket vije).

P. 138, *eun.* Eun distresadenn eo *eun.* Ar furm goz *un* a zo miret mat evel kentger, ha ganti eo e tleer ober bepred er c'hentgeria. Gant-se, lennit : *undelienn, ungolonennaouek, unhadennek,* h.a.

*
* *

War *Huñvreou Sant-Helori,* p. 6, l. 6 kent dibenn an danevell. Gwir n'eo ket ken bremañ. Kemeret ar pleg-enep hag aet da vroe'h adarre an eñvorennour.

P. 7, l. 2 ha 3, lennit : d'am penn.

P. 10, l. 7 : dihetus (an enep-rik d'ar ger merket !)
— l. 22, Ambrosden Street. *Horseferry Road* e



gwirionez, eur straed hir a-walc'h ha striz a ya a-gamm eus *Strutton Ground* (Tachenn Strutton, e-harz Viktoriastraed) da *Lambeth Bridge* (Pont Lambez). Tec'hel e oa ar gwir ano diouz va spered, p'edon o skriva.

P. 11, l. 3. « Peurliesa » a lavar re. « A-wechou » a vije nesoc'h d'ar wirionez. Ken tavedek an eil hag egile e oamp, Robinson ha me. Gant-se, ne vezemp ket re zouget da glask en em gavout an eil gant egile evit distrei a-gevret d'ar gêr.

P. 18. Ar bommou persianek ha turkek a lenner war ar bajenn-se a zo diwar Bonvalot, *Eus ar C'haokaz d'an Indez a-dreuz d'ar Pamir,* 1889, p. 370, 424, ha Cahun, *Digorskrid da Istor Azia : Turked ha Mongoled eus o derou d'ar bloaz* 1405, 1896, p. 52, 66. Anezo traou koz em c'hounerez hag o tenna d'eur pleg kemeret ganen ez yaouank. Dre forz lenn abaoe va bugeliez tremoriadennou ha levriou beajerez pe ergerzerez er broiou pell, e oan deuet da c'houzout dindan eñvor eun toullad geriou ha frazennou diwar eun niver yezou : persianeg, turkeg, mongoleg, sinaeg, morianeg, spagnamerikaneg, keltieg, h. a. Pa oa ac'hanoun eur paotrig nao bloaz pe zek, da greski al liou aziat, afrikat, amerikat, keltiat, eus va c'hoariou-liorz, e karen leuskel youc'hadennou arallyezek bet desket ganen el levriou a lennen. Levr Bonvalot meneget uheloc'h en doa darbaret (pourchaset) d'in : *Aïda ! Aïda ! Youl yakchi ! Youl yakchi !* « War-raok ! War-raok ! Hent mat ! Hent mat ! » a raen ganti pa zrevezen e-pad ar goañv, en hon liorz golôet a erc'h, marc'hekadegou an Durked hag ar Vongoled davet kêriou meur Sogdiana : Samarkand *Mahfouzgh*

« an Hini ziwallet-mat » ha Merv *Chahidjañ* « Ene ar Roue ». Er c'hoariou afrikanek (seziz Dina, seziz Sansandig, emgann Tomboula, h. a.), e leusken garm brezeli ha mallozi Peuled vuzulmek ar Soudan : *Yallah salam ! Yallah tagi ballel ! Yallah boni Keffir !* « Kevarc'had (Salud) da Zoue ! Ra warezo Doue e vevelien ! Ra zistrujo Doue ar baganed ! », bet pesketet ganen e levr teo Maj, *Beaj er Soudan kornogel*, 1868, p. 421 (15), pe, er re vantouek anezo (kemeridigez Zimbizo, c'hoari rouga-rouga pe c'hoari Mirambo, h. a.) e teue ganen ar maronad kanet gant al Leñver e-pad m'edo oc'h ober ar c'horoll-kañv endro da gorf maro Livingston, e Tchitamımbo, Ilala, Kreiz-Afrika :

(15) Eul levr eus levraoueg va breur e oa, evel levriou Livingston ha levr Stanley, *Penaos em eus kavet Livingston* (eil mouladur, 1876). An holl levriou-se a zo bet moulet da genta war gelaouenn Charton, *Tro ar Bed*, bloaveziadou 1866, 1868, 1873, 1875. E levr Stanley, da geñver ar bajenn 222, ez eus eur skeudenn vras taolennet enni seziz Zimbizo gant an Arabed ha bagad Stanley. E kreiz ar skeudenn, er c'henta gwel, ez eus eur brezelour afrikat, aet e c'hlin dehou en douar, ha bantet e fuzul ouz kêr. Nouspet gwech oun bet o treveza ar brezelour-se en hon liorz, e gor an hañv, kêr o veza neuze eur stern vroud e mein a oa a-c'haoliad war harzou an eil hag an trede leurenn-liorz. E-pad ar sezizou-se, e veze bepred dindan va dourn teir pe beder fuzulienn ha kemend-all a bistolennou a laken da strakal an eil war lerc'h eben. Nag a emorsiou ruz devet eno ganen ! Gwrac'h e oan gant c'houez ar poultr, luc'h ha strak an tennou, hag ar moged diwarno. N'eo ket hepken ar skeudennou-emgannou a oa awenus d'in el levriou meneget uheloc'h, hogen ivez ar skeudennou-gouelec'hiou : glannou koadet-stank lenn Tanganika ha stêr Senegal, lamm-douriou Gouina, meneziou Maka-Gnian, Menez ar Marmouzed, Tel an Daou Dour e Bafoulabe, h. a. — *Rouga-rouga* « soudard ; ribler hent-bras » e yez ar Saouahil. *Mirambo* a oa eur *pagazi* « simiad-karavanenn » aet da benn-bagad, er mare m'edo Stanley o treuzi ar vro.



*Lelo koua Ennghérese,*
*Mouana sisi oa konnda :*
*Tou kammb tammb Ennghérese.*

« Marvet hizio ar Saoz — A oa disheñvel e vleo diouz hor re — Deuit holl a-ziwar-dro da welout ar Saoz » (16).

E *Karavanenn ar Maro* gant Karl Mae (17), unan eus lenneta levriou va bugeliez, em boa kavet eur c'han-all, persianek hennez, hini pirc'hirined Kerbela, mat-dispar da aziadekaat va c'hoariou Kourded ha Persianed :

*Allah, hesti djihandar,*
*Allah, hestem asman peïvend !*
*Hosseïn, hesti khoun aloud,*
*Hosseïn, hestem cehk riz !*

« Doue, te a zo roue-meur ar bed — Doue, me a zeu evit tizout an Neñv ! — Hosseïn, te a zo gwad-holl — Hosseïn, me a zeu da ouela kañv d'it ! »

Romantou Maen-Red o doa pourchaset d'in eun eost puilh a skrijadennou, estlammadennou, foeltradennou spagnolek ha spagnamerikanek (*Carrai ! Carajo ! Caramba ! Madre de dios ! Pôr dios ! Va con Dios !*

(16) *Diweza Deizlevr*, II, p. 376.

(17) Tour, 1885. Al levr-se am boa bet da c'hopr evit va labour-studia e-pad ar bloaveziad-skol 1887-1888 digant an dimezell Alis Huet, mestrezig-skol Gwiler (eur plac'h 24 bloaz) a zeue d'ar Vertelotierenn da rei kenteliou d'in. Hi a varc'hate d'hen degas d'in : « N'ouzon ket hag e plijo d'eoc'h. N'eus ennañ nemet sabrennadou ha tennou-fuzul ! » Didouella ar plac'h yaouank a ris diouc'htu. « Va bleud a rin anezañ ! » Hag e gwirionez, e valas d'in al levr-se meur a c'houek c'hoari : marc'hekadennou en avantur Doue dre draoniennou koadek menez Zagros, gripedou war ore ar c'hondou, laeroñsioukezeg, h. a. Nag a zudi am eus bet diwarnañ !

*Mil diablos ! Anda ! Vaya ! Arriba ! Adelante ! Quien sabe ! Qué dice ? No entiendo ! Guardaos, hombre ! Esta el rifle del diablo ! Abajo los armas !)* hag ar ganaouennig-mañ kanet gant Godé d'ar c'habiten Haller, en *Hemolc'herien-skalpou* :

*Las niñas de Durango*
*Conmigo bailandas,*
*Al cielo saltandas,*
*En el fandango, en el fandango.*

Fastus e vefe mont pelloc'h gant seurt dezrevellad. Meneg a rin hepken eus ar garmou-emgann laosket er c'hoariou keltiek : *Alben ! Alben !* (diwar *Istor bro-Saoz* Fleury) pa zrevezen, ar c'hleze em dourn hag ar boned bro-Skos em penn, stourmad Tiruheliz war tachennou-emgann Bannockburn, Flodden ha Prestonpans (18), *Ambra !* ha *Terriben !* garmou-brezel « hen-geltiek », nemet diwar-benn an eil hini eus an daou-se da vihana, e oan bet touellet gant va levriou. Kavout a ris diwezatoc'h e oa brezonek-bremañ, ha brezonek rannyezel, *Terriben* « Torr e benn ! » ha neket galianek pe hen-geltiek (19).

P. 21, l. 17, lemit kuit kenta *a* al linennad ha lennit : an hanter zaouzegad levriou.

Hevelep pajenn, l. 12 ha 13 kent dibenn an danevell, lennit : daou bemoc'h-gouez, Tourc'h... stok-ha-

(18) Romantou Gaoter Skott, *Falenn Berz* dreist-holl, o deus pourchaset d'in, e 1887, 1888, 1889, 1890, garmou-emgann-all e gouezeleg bro-Skos a zo bremañ ankounac'haet-krenn ganen.

(19) Dianav d'eomp garmou-emgann ar Gelted koz, ha d'ezo beza bet klevet alies gant Hen-amzeriz. *Orge !* « Laz ! », *Baga !* « Emgann ! », *Keltia !* « Emgann ! », *Volka !* « Falc'hun ? » e oa marteze. Keñverin *Ambra !* garm-emgann an Ambroned (Ploutarc'hos, *Marius*, xx, ha lenn Karsten) a veze youc'het o skei ar goaf ouz ar skoed en eur lammat e muzul.



stok. An hen-geltieg *mokkos* (*Mercurius Moccus*), anezañ eun ano-unan ha neket eun ano-stroll evel ar brezoneg *moc'h*, en deus bet marteze e lod en dievezder kenta.

P. 22, l. 2, kent dibenn an danevell : em penn.

P. 25, diweza l. en danevell : briennou. Eur gerlahanaat eo *briell*. Ne zere ket amañ. Ho pet koun eus kaniennou stêr Colorado, d'ezo mil metrad dounder hag ouspenn.

P. 27, l. 5 kent dibenn an danevell, lennit : bommou. Ezomm ebet d'hen hiraat dre staga *ad* outañ.

P. 35, l. 19 : d'am penn.

P. 36, l. 11 kent dibenn an danevell, lennit : *Majenta*. Ar *Solferino* a oa eul lestr-larzer pe enep-larzer, pe eur vag-kanolierez skeudennet eun nebeut pajennou pelloc'h. Aet diganen al levr-se er c'henta dilevraoua a ris e 1899.

P. 39, l. 3 ha 4 en danevell, 1 en notenn. Leuskel va fluenn da redek war ar paper am eus graet, ha dre leziregez ouz klask frazennou all o taolenni gwelloc'h ha pervesoc'h an traou, em eus lezet da voula ar c'henta frazennou deuet dindan va fluenn. Dre vras hepken ez int gwir.

P. 41, l. 2 kent dibenn an danevell. Daoust ha gwelloc'h ne vije ket « a » eget « ma » amañ ? Yezadurour n'oun ket.

P. 43, l. 4. Ne welan brugenn ebet war an tasou hag ar pladennouïgou *Claremont* a van ganen !!!

P. 46, notenn, l. 6. Skeudennet gant Yann Arc'hant e oa al levr *Fabiola* a oa e levraoueg va breur. Diwar e zourn e oa ivez skeudennou al levr *Nevez Robinson suis*, gant Stahl, en hevelep levraoueg. Awenus d'in

a-vihanik eo bet darn eus ar skeudennou-se, dreistholl an taollagad-savanennou war ar bajenn 254.

P. 49, notenn, l. 3, lennit : bihan. O veza ma oa loened (kizier) ar c'hamaraded-se, n'eo ket dereat ar gemmadenn B/V.

P. 50, l. 11, etre Kolmar ha Kamp Chaloñs, lakaat : Bezañsoñ (1859-1862). E Bezañsoñ edo va zad pa voe galvet da vont d'ar Meksik gant e vagad, ar $7^{vet}$ bataillhon chaseourien war droad. An treiz eus Kêrvourz (*Cherbourg*) da Vera-Cruz, gant eur paouez e Tenerifa hag unan all er Martinik, a voe graet war al lestr-brezel *Tilsitt*, da gomandant warnañ an aotrou de Miniac. E Jalapa, e voe anvet va zad da ober war-dro ar c'hlañvdiou, hag e chomas stag ouz ar servij-se e-pad an holl vrezel. Ar penna klañvdiou (klañvdiou berr-bad, klañvdiou-red, pe klañvdiou-tachenn, adklañvdiou) m'eo bet enno eo Jalapa, Perote, Amozok, Puebla (Los Gossos), Meksiko (La Paz), Keretaro, Selaya, Gouazalac'hara, Leon, San Luis Potosi, Durango, Gemas, Mazatlan (e lec'h e chomas pell amzer), Zakatekas, Irapuato a zo bet e-touez kêriou ar Meksik en deus tremenet drezo. Bet eo San Blas, Tepik, Orizaba (sur oun a gement-se), Akapulko ha Tehuantepek (diasur eo : klevet am eus an anoiou-se gantañ e Gwiler). Manet e darn e eñvoradou diwarbenn pellvrezeliadenn ar Meksik a skrivis diwar e glevout e 1892, 1893, 1894. — Goude Krimea (1855-1856), en doa va zad goulennet beza anvet da ober war-dro klañvdiou-red an armead-argadi kaset da vro-Sina gant Bro-C'hall ha Bro-Saoz e 1857. O veza m'edo en gortoz e vije degemeret e vennad gant ar pennadur, en doa prientet pep tra da vont di : prena kantinennou nevez, harnez nevez evit e gezeg, h. a. Eur wall-gerseenn e voe evitañ rankout chom.



P. 51, l. 10, 11, kent dibenn an danevell : ar gwez edont o paouez planta. Penna plantadeg graet ganto a voe e 1886-1887 en eur park kaeet stok ouz penn hanternoz gourliorz va faeron e Morkourt, nepell diouz kember ar stêriou Saena ha Hoar (20). Eur wezeg e oa, ouz hec'h ober penna ha kaera gwez ar bed, adalek re Galifornia (*Sequoia*, h. a.) betek re an Himalaya (*Cedrus deodara*), bro-Sina (*Biota orientalis*) hag ar Japan (*Sophora japonica*). Kenta gwech ma welis ar wezeg-se e voe e miz Gwengolo 1889. Eus miz Gwengolo 1891 da viz Gwengolo 1920, nemet ar bloaz m'oun bet o veva e bro-Saoz (1898) ha pevar bloaz ar Brezel Bras (1914-1918), em eus darempredet bep bloaz ar wezeg-se, ouz he gwelout o kreski, oc'h uhelaat, o stankaat, o kaeraat bep bloaz, o te-

(20) An hen-geltieg *Isara* « glan, santel », aet da Oaz e galleg (skriva a reont *Oise*), a vije deuet e brezoneg da Hoar, evel m'eo deuet *isarnon* da *houarn*. Eur skouer eo eus an distresadennou degaset er geriou gant an amzer, pe, evit lavarout gwell, gant leziregez, laoskentez an dud da zistaga reiz ha fraez an anoiou, leziregez, pep rummad o kreski ar freuz graet gant ar rummadou-kent. Gwall-lezenn an nebeuta striv a ra he reuz er yezou evel e kement a denn d'an Denelez. En e wasa e vez ar freuz gant ar werin, gant an dud digelenn ha distudi, brevet o c'horf gant labouriou garo, dalc'het o spered gant ar preder d'en em vaga, ha ken dall ouz an traou all, ouz dilerc'hiou pell o oberou, ha ma c'hell beza al loened. An dud dinerzel gant ar c'hleñved, hag ar ouezidi a zo da lakaat a-gevret gant gweriniz e-touez gwasa distreserien ar yezou beo. Ouz « N'em eus ket bet » distreset e *Meuskebe* gant brezonegerien ar bobl (R. Hemon, *Yezadur*, 1941, p. 92), keñveria an algonkianeg *nadholidin* « degasit d'eomp ar vag », ennañ ar geriou *naten* « degas », *amochol* « bag », *nin* « d'eomp », an eskimoeg *aulisariartorasuarpok* « mall a zo bet gantañ mont da beskela », ennañ *aulisar* « peskela », *peartor* « beza oc'h ober eun dra-bennak », *pinnesuarpok* « mall en deus », pe ar meksikaneg *notlazomahuizteopixcatatzin* « o va zad, doue-gwarezour prizet hag enoret », aet d'hen ober *no* « va », *tlazontli* « prizet », *mahuiztik* « enoret », *teopixqui* « douegwarezour », *tatzi* « tad » (Diwar Hovelacque, *La Linguistique*, p. 181-2, an teir skouer arallyezek-se).

denna evned a bep seurt, evned gouezfrouezien hoalet gant ar boued puilh a zarbare d'ezo ar mouarenned (*Morus nigra, M. rubra*), ar skavenned (*Sambucus nigra, S. racemosa, S. canadensis*), ar c'herzinenned (*Crataegus torminalis, C. aria, C. oxyacantha, C. crus-galli*), an iliberenned (*Sorbus aucuparia, S. domestica, S. americana*), ar c'herezenned gouez (*Cerasus avium*), ar spernenned-melen (*Berberis vulgaris*), ar bodou-mahon (*Mahonia aquifolium, M. fascicularis*). Er c'hoad-se em eus desket anaout ar gwez arallvro, kileed an ergerzour er gouelec'hiou.

Hevelep pajenn, notenn, l. 2, digeri krochedouigou dirak ar pevarveder.

P. 52, l. 15, Eus a bell. En diabell a vije gwelloc'h, war a gred d'in.

P. 52, n. 2, l. 3 kent an dibenn. Goureontr, kentoc'h eget contr d'am breur, e oa an Aotrou 'n Eskob Menjaud, war a gredan. Tad-koz va breur (a-berz e dad) a oa bet mestr-kelenner war ar jedoniez er Skol a Liesijinerez. Daoust n'eo ket amañ al lec'h dereat, e vo aotreet d'eur breur kounaat e vreur en eun notenn diweza. E-touez aketusa skolidi Kolach-kêr Rollin eo bet va breur er bloaveziou 1871-1877 ha gounezet e oa bet gantañ an darn-vuia eus ar priziou a veze rôet bep bloaz d'ar wella skolidi (21).

(21) Eur palevarz eus e levraoueg e Gwiler a oa anezañ priziou bet dastumet evel-se gantañ e kenstrivadegou ar c'holach. Levriou kaer o diavaez, keinet mat e ruz (hiniennou anezo), e gell-moug pe e glas-moug peurliesa. War o golôenn eur c'haer a lestr uhelvourz aour-holl, dispak e ouellou gantañ, o regi eur mor aour. Bourrus, awenus d'in e oa al lestr-se. Edo o treiza da Amerika, bro an aour hag ar c'hezeg gouez. Nemet *Fabiola* Wiseman ha *Kavidigez Amerika* Robertson a lennis e Gwiler, e oa an holl levriou-se dilennadus a-grenn evidoun. Anezo oberou Milton, Corneille, Racine, Massillon,



Kas a reas da benn e studiou e Lise Bourdel e 1877-1878. Bachelour er skiantou (Akademia Bourdel) d'an 23 a Vae 1878. Rasket (a-enep da c'hortoz an holl ha ne oar den perak) en arnodadeg Sant-Sir, e voe gwell gantañ mont diorc'hlu da soudard er $5^{vet}$ rejimant-kanolierez e Bezañsoñ ($8^{vet}$ a viz Du 1878). Is-letanant d'ar $24^{t}$ a viz Genver 1884 en $30^{vet}$ rejimant kanolierez en Orleañs. Kaset da Feunteundourken (Fontenblo) evit heulia eno kenteliou ar skol diwar-benn implijou ar c'hanolierez hag an ijinerez. Letanant eilvet d'ar $21^{t}$ a viz Genver 1886 en $30^{t}$ rejimant kanolierez en Orleañs, ha goude-se en $12^{vet}$ bataillhon kanolierez-kreñvlec'h e Grenobl. Anvet da letanant kenta d'an $22^{t}$ a viz Kerzu 1888 er $35^{t}$ rejimant kanolierez e Gwened. Anvet da gabiten eilvet en $38^{t}$ rejimant kanolierez, pedervet batiri ; stag ouz renerez ar c'hanolierez e Lill e 1893. D'ar $25^{t}$ a viz C'hwevrer 1895, anvet da gabiten o ren ar $4^{vet}$ rannbarkad a ganolierez en armead-argadi Madagaskar, kaset da Nimo, enlestret war ar *Verkingetorix*, mar-

Vauvenargues, d'Aguesseau, Châteaubriant, Gréard, Wallon, h. a. Staga d'o lenn a ris e Pariz Diwezatoc'h, hag a-dreuz-penn d'eur meurvor a enoe, e tizis kas da benn al lennidigez anezo (1893-1897). Er-maez e lakan *Buhezioù an Dud illur* gant Ploutarc'hos, laket e galleg gant Ricard, hag anzet diouz ar yaouankiz gant an abad Lévêque, rener kelenndi an abad Poulou (*Poiloup* evel ma skrivont en o doare-skriva Dinam-Bedlam-Charenton), 4 levrenn, 1850. Al levr-se, da vihana, bet gant va breur e roïdigez-prizioù 1873, a zegasas d'in eun nebeut plijadur, hag hen mirout em levraoueg am eus graet betek hizio (miz Du 1941). — Piz war ar ranna-levriou e oa renerien Kolach Rollin, ha d'ezo beva en eur mare ad-amzer ma oa marc'had-mat pep tra, al levriou evel ar peb-all : goude ober eur sell ouz paperennou ar roïdigez-prizioù manet er peder levrenn, e welan e oa bet laket pep levrenn da c'hopra eur gounid : eil priz en arnodadeg (kenta levrenn), eil priz war ar gresieg (eil levrenn), eil priz war an istor (trede levrenn), eil priz war ar jederez (pevare levrenn).

vet gant ar flus gwadek d'an 18$^{vet}$ a viz Mae 1895, da bemp eur diouz ar beure, sebeliet e Mor bras an Indez en hevelep deiz, da bemp eur en abardaez, dre 18°00 led Hanternoz ha 49°30 hed Reter. Eun tad kriz a voe ar maro-se evit va mamm. Evit va zad ivez, a gare va breur evel pa vije bet e vab-heñ. Heñ a glevas ar gwall-gelou da genta.

Diwar-benn ar c'hleñved ma varvas gantañ va breur, ar flus gwadek eo, war ez eus bet lavaret d'eomp gant ar pennadur. Hervez eur c'hamarad d'am breur en deus e veilhet ha graet war e dro e pad e euriou diweza, ar brein-krign e vije bet. E-pad m'edo e Nimo oc'h aoza an traou hag ar soudarded dindanañ evit ar brezel, e oa bet reuziet va breur gant eun darvoud-marc'h. O pleustra eur marc'h yaouank en eur vengleuz koz dilezet, e oa bet gwall-c'hloazet en e c'har gant eul lamm-treuz eus e jao ouz eur roc'h. Ranket e voe d'ezañ, da heul, menel er gambr, war e wele, e-pad eur miz, ha kalz a boanspered en deus bet e-pad ar mizvez-se, gant aon en doa ma vije laket eun ofiser all en e lec'h, hag e vije ret d'ezañ chom e Bro-C'hall. War ar bourz (eul lestr-samm e oa ar *Verkingetorix*, laket, araok ar brezel, d'an treiza-deñved), oc'h ober eur valeadenn, e pakas eul lamm, e tigoras ar gouli en e c'har, hag e krogas ar brein-krign ennañ. Eur gwall-zarvoud dic'hortozet a-grenn eo bet maro va breur evit an holl. « Er bagad ofiserien a yae da Vadagaskar », eme unan eus e gamaraded, « e oa Siorj Menjaud e-touez ar re n'oa arvar ebet e teujent endro yac'h ha salo ». Ha gwir eo. Eur gwaz meutek ha kreñv e oa va breur. Biskoaz n'en doa bet kleñved, hag ampartkenañ e oa war an holl embregerezlou-korf : mar-



c'hergerez, neuierez, rneñverez, kerzerez, rederez h.a. A-vihanik e oa bet dedennet gant an ergerziou d'ar broiou pell, biskoaz n'en doa karet ar vuhez a rener er gwarnizonou, hag argarzus d'ezañ e oa aet ar vuhez-se a-benn an diwez. N'en em blije lamm ebet e Lill, e ziweza gwarnizon, re zisheñvel diouz Gwened e lec'h ma oa araok, re heñvel ouz eur gêr-veur gant eur bannleo dindan labouradegou ha milinougovel. E Gwened en doa bet eur vag-dre-lian, hag e miz Eost 1892, p'edomp o hañvi er Poulligwenn, e tenas eus Gwened gant ar vag-se d'hor gwelout.

War ar *Verkingetorix* en deus graet va breur e ziweza treizadenn. « Eun ano a gelou-mat ! » a lavaras d'in en eur vousc'hoarzin, pa roas d'eomp da anaout ano al lestr ma tlee mont warnañ. Ha lavaret eo bet e gwirionez ar gerlou-se gantañ ? Nann ! rak goude kimiadi diouzimp e miz Meurz da vont da Nimo, ne zistrôas ket da Bariz. O skriva d'eomp en deus graet kent dizonara. Nemet ker boas e oan diouz son e vouez, diouz e vousc'hoarz kalonek, diouz sell lirzin e zaoulagad glas pa gomze ouzin, m'am eus e welet hag e glevet bepred ouz o lavarout.

P. 54, l. 15, gwez pin. Ar c'horn kareta ganen er wezeg bet plantet gant mibien va faeron e oa korn an avalpineged, en tu diouz ar c'hornog. Ar gwez pin dreist-holl a denne va sellou. Pinenned diwar daouzek pe bemzek gouenn a oa eno, ha re hir e vefe ober amañ an dezrevell hepken eus o anoiou. Dizanaoudek e vefen koulskoude ma tremenfen hep menegi, e-touez ar gwezenned kaer ha hefrond-se, an hini he deus degaset ar muia levenez d'am daoulagad.

Pin an Arglouez an hini eo (22), *le Pin du Lord* gouez d'ar c'hallegerien, ***Pinus Strobus*** e latin al louzawourien. Nag a zudi am eus bet oc'h arvesti ouz ar pinenned koant-se (eur 6 bennak a oa anezo), gant o deil-spilhaouek glas-tener, skañv evel pluñv, kuñv eur bam d'ar stok, gant o rusk levn-souezus ha kaer da welout, gant o c'horf hirvoan, o neuz mistr ha kempenn. Amezegiez eur widennad pinenned Aostria (***Pinus Austriaca***), bodennek, teñval, glas-du ha garv o deil, a lake da bara-dreist kened leun a sklaerded hag a skañvded pinenned an Arglouez. Nes d'ezo e oa ivez eun nebeut (diou pe deir) pinenned-menez (***Pinus monticola***), eus eur ouenn bet dizolôet e Kalifornia gant Douglas e 1831. Heñvel-meurbet eo ar Pin-menez ouz Pin an Arglouez. An eil hag egile (20 adarre) a zo ker prim da greski hag ar melwez (*Larix europaea*, D. C. ; ***Pinus Larix***, L.) a oa eun toullad anezo o sevel e-harz tachenn ar ***Strobus*** hag ar *Monticola*. Heñvel outañ ez int ouspenn war ar poentmañ : ne vougont ket ar geot dindano, — evel ma ra peurliesa an avalpineged, — hag evel ar geot o kreski ouz troad ar melwez, ez eo stank, kaer-meurbet ha flour-kenañ ar geot-se (eun dra anavezet-mat gant mesaerien-loened an Alpou eo e vez gwellaet gant ar melwez ar geot er peurvanou). Kalz kaeroc'h egel ar melwez ez int, avat.

Gwez deuet d'eomp eus Amerika-an-Hanternoz eo ar Pin-menez ha Pin an Arglouez. Eus menez Hima-

(22) War a gred d'in, an ano-stroll e brezoneg a c'bell beza graet gantañ a-wechou evel pa vije anezañ eun ano-unan pa venner lavarout ar ouenn, ar seurt. E lavar Brizeuk « an derv, roue ar c'hoadou bras », *derv* a dalv *l'espèce chêne*. Eun ano-unan eo amañ.



laya em eus gwelet e gwezeg mibien va faeron eur binenn stou he barrou (***Pinus excelsa***) hag eun deodarenn (*Cedrus deodara*). Houmañ, deuet da gaerdispar gant an amzer, a save hec'h-unan-penn e-kreiz eur frankizenn leun-c'heot stok ouz ar c'haead-sperngwenn a gloze war ar c'hoad, er penn reterel anezañ N'oa en hec'h amezegiez nemet eur wezenn-Judea pe ziou (*Cercis siliquastrum*) o sevel e-harz ar c'hae a-gevret gant skavenned, ha, war gwrimenn ar c'hoad, diouz tu ar c'hornog, gwez robin (***Robinia speudoaccacia***) deuet int-i ivez da veza kaer-tre, uhel ha bodennek, gwez kistin-Indez pe gistin-marc'h (***Aesculus hippocastanum***), pavezenned (***Pavia rubra, P. flava***). Diouz tu ar c'hreisteiz, e oa kerzinenned (***Sorbus aucuparia, S. domestica***), bezvenned (***Betula alba***), hag adreñv d'ezo, kuzet ganto moger uhel al louzaoueg, ivinenned (***Taxus baccata***). Diouz tu an hanternoz, e oa bevennet ar frankizenn gant lost ar c'hoadad gwez deliou dibad en em astenne betek ar c'horn-skouer graet gant ar c'hae en tu diouz ar biz. Izel a-walc'h e oa al lost-se dre ma n'oa anezañ nemet brousgwez ha bodou (***Cornus sanguinea, C. alba, C. florida ; Corylus ; Cytisus ; Syringa ; Robinia hispida, R. macrophylla***).

Ar c'hoad gwez deliou dibad oc'h en em astenn war-du ar c'hornog a oa ouz e ober, dre unanou pe a-guchennadou, ouspenn ar gwez a gaver e koadou Europa, reou-all deuet eus Norz-Amerika evel an « boñduk » trisperneg (***Gleditschia triacanthos***), ar « boñduk » (***Gymnocladus canadensis***), an tupelo blevek (***Nyssa villosa***), ar prenn gwaregou (***Maclura aurantiaca***), h. a. Dervenned eus Europa hag Amerika a oa ivez, nemet dister e chomjont bepred gant divalo e oa o

c'hresk. An elvenned en enep (*Populus alba, P. tremula, P. tremuloides, P. nigra, P. pyramidalis, P. angulata, P. ontariensis*) a zeuas abred da veza gwez hir ha kaer, a save uhel o beg a-us d'ar gwez-all evel nadoziou glasvez, o kana enno, gant ar skañva aezenn, klemmgan peurbadus an Heliadezed.

Bambouzenned stank hag uhel a oa endro d'ar poull-dour ouz troad moger al liorz-vleuñv (23). A-hed ar voger-se penn-da-benn, ouz he c'huzat, e oa halegenned (*Salix purpurea, S. vitellina, S. viminalis, S. helix pyramidalis*, houmañ heñvel ouz eur vambouzenn alaouret), lornenned (*Tamarix gallica, T. germanica*), lugustrenned (*Ligustrum vulgare*), beuzenned (*Buxus sempervirens*), lireuenned (*Syringa*), biournenned (*Viburnum Latana, V. opulus*), falsebenenned (*Cytisus laburnum*).

En tu-hont d'ar vali (dindan traez e oa ha riblennet gant platanenned) a astenne a-eeun war-du an hanternoz alez-kreiz al liorz-vleuñv, e oa gwez-deliou-dibad-all, en o mesk kistinenned ha kraonenned Europa hag Amerika (*Castanea vulgaris, C. americana ; Juglans regia, J. nigra, Carya alba*). En tu-all d'ezo

(23) Lavaret em eus uheloc'h e oa bet laket ar c'hoad-se en eur park bras kaeet, stok ouz penn hanternoz liorz-veur va faeron. Da veiza an hed a oa gant ar c'hoad etre reter ha kornog, ret eo gouzout e oa peder rann vras er c'hourliorz stok outañ diouz tu ar c'hreisteiz : 1° *al liorz-vleuñ* e kreiz, a-led dirak an ti-annez, anezi ledander teir alez dindan traez hag al letonennou glas etrezo ; 2° a-gleiz d'al liorz-vleuñv (da lavarout eo diouz tu ar c'hornog, pa selled ouz an hanternoz), *ar prad norman*, dindan gwez frouez, gant eun alez dindan traez a-hed moger-dro al liorz ; rannet e oa ar prad norman
diouz ar vleuñveg gant gwez bras (e-harz an ti) ha gant lireuen-
ned ; 3° a-zehou (da lavarout eo diouz tu ar reter), eur faveg-
put *charmille*, anezi gwez koz hag uhel, ha kaer-tre, teir
c'hbelc'henn pe leurenn-grenn *rond-point* en he c'hreiz, gant ale-
ziou a-skin diwarno ; 4° *al louzaoueg* pe liorz al louzou-pod.



e legouezed gant ranngoad an avalpineged (*Abies,*
*Biota. Chamaecyparis. Cephalotaxus, Cupressus, Ju-*
*niperus, Larix, Libocedrus. Pinus, Seqnoia, Taxus,*
*Thuya*). A-skign en o metou, e weled eun nebeut
olivezenned-Bohemia (*Elaeagnus angustifolia*), gwenn-
arc'hant o deliou. halegenned gwenn ivez o deliou
(*Salix lepponum, S. alba argentea*), rouanezed-ar-
foenneg ruz-flamm o re d'an diskar-amzer (*Spiraea*
*prunifolia*), bodou-lan (*Crataegus pyracantha*) ha bo-
dou-balan (*Genista sibirica, G. scoparia*).

Bale dre greiz-tre gwezeg mibien va faeron a dal-
veze kement hag ober eur veaj en-dro d'ar bed hag
eun ergerzadenn a-dreuz d'an istorvez ha d'ar ragis-
torvez evit an hini a anaveze orin hag istor an boll
blantennou-se.

*
* *

STAGADENN. — War *Kembreiz gwechall ha bremañ* (*Gwalarn* 49, miz Kerzu 1932), ez eus eur fazi ouz ar Yez em c'hiriegez ha kammvouladuriou da reiza.

P. 5, l. 21, lennit : oueskded (ha neket goueskded ; em gwall an dievezder-se a ris o lakaat anoiou war ar pennadou trôet gant F. Vallee).

P. 11, n. 7, l. 2, eur c'hamm-vouladur a zo amañ,
lennit : *hrotta* (dre *h*). *K* keltiek a zo *H* e germaneg.
*Vakalos*, ano hen-geltiek unan eus brec'hiou ar Roen
izela, a zo *Wahal, Waal* e germaneg. *Kimbri* « ar
breizataerien, ar sklavetaerien » en hen-geltieg a oa
*Himbrôz* en hen-c'hermaneg (lennit Karsten) : ac'ha-
no e daneg ar Grenn-amzer *Himberssysel*, e daneg-
bremañ *Himmerland*, rannvro er Jutland. Ar ger hen-
geltiek **keltis* « brezelourez » a zo *hildis, Hildr* e
germaneg. *Himmel* « bolz an neñv » en alamaneg a

zo diwar an hevelep gwriziénn-c'her indezeuropek hag ar brezoneg *kamm*, diwar *kambos*. H. a.

P. 14, notennou, l. 1, lennit : 288-9.

P. 20, l. 5 : Pop.

P. 21, l. 2 kent dibenn an danevell : a Vro-Saoz.

*

* *

DA GLOZA. — Da gloza war ar c'honfiteor-mañ, n'hellan ket ober gwell eget klask en Tremened an andoniou am lakas da skriva e brezoneg, evit tenna eus ar bruzunadur dister-se eur gentel talvoudus d'ar re-all. Pa drôan war an traou pella o deus va degaset d'ar Brezoneg, setu a gavan :

1° Ar gomzenn-mañ digant va mamm, a glevis meur a wech e Gwiler, ha da genta-holl (koun mat am eus eus se) e 1882 pe 1883, da lavarout eo d'ar mare m'edon eur bugelig dilenn ha dizesk a-grenn : « N'omp na Romaned na Latined. Galianed omp ! »

2° Eur pennad diwar levrenn genta *Istor Bro-C'hall* Herri Marzin, taolennet ennañ nerz-korf, kened-dremm ha kadarnded-ene ar C'halianed, paotred ha merc'hed. Ar pennad-se, lennet d'in a vouez uhel gant va mamm e 1885 pe 1886, a vanas war va spered. Va lakaat a reas, bloaz pe zaou goude, da lenn al levrenn-se en he fez, ha da glask el levrennou-all roud pe roud eus hered d'ar Gelted koz. Evel-se eo e kavis, en eil levrenn, an danevell eus an argadadennou-brezel, *ar marc'hekadegou*, graet gant ar Vrezoned e Gwalarn Galia, ha betek Beri ha Belez. E notennou an diou levrenn-se eo é lennis evit ar wech kenta ano ar *Barzaz-Breiz* a gavis brao-iskis ha hoalus-tre dre ar c'hevrin a oa ennañ. Brao-iskis ivez,



dedennus eur bam, o tereout kenañ ouz kadourien gadarn hag ouz marc'hegerien daer, e kavis anoiou roueed ha tierned ar Vrezoned, Konan Meriadek, h. a.

3° Hiniennou eus romantou Gaoter Skott, *Konnestabl Chester, Fulenn Berz, An Ofiser a fortun, Rob-Roy, Waverley*, lennet hag adlennet ganen meur a wech e 1887, 1888, 1889, 1890 (ar romantou-se eo am degasas da *Istor Bro-Saoz* Fleury a oa e levraoueg va mamm) ; romant Whyte-Melville, *Ar Glezeiataerien*, lennet en hevelep koulz ; diwezatoc'hik romantou hen-geltiek A. Rambaud (*Bizou Kaesar*, skeudennet gant Rouz, róet d'in gant va breur) ha L. Cahun (*Ar C'hoprsoudarded*, prenet ganen e Pariz etro 1892, goude e lenn e levraoueg ti-hañv va faeron). Gwaz a se ! e teuas re ziwezat al levr-se em anaoudegez. Lennet ganen e Gwiler, pemp bloaz abretoc'h, puilhat eostad youc'hadennou-brezel em bije dastumet ennañ da vevekaat va c'hoariou-liorz hen-amzerel ! Holl c'heriou-gourc'hemenni armead ar Romaned : *Proege ! Legio expedita ! Arma expedita ! Aciem instruere ! Legionem explicare ! Manipulos laxare ! Cohortes disponere ! Hastati in aciem ! Signa inferre ! Infestis pilis ! Ad gladios ! Roma ! pro Patria !* Hag ar re e boaz gant ar C'hresianed : *Siga kai prosec'he ! Ague eis ta hopla ! Epi doru klinon, proage ! Epi doru metabalou, proage ! Eis orthon, apodos ! Ec'hou, outos ! Ano ta dorata ! To bathos displasiaze ! Kathes ta dorata !* Taranukne !!!)

4° Skeudennou kaer (pe a gaven kaer), taolennet enno Kelted ha Keltezed. Gant ar vrezelourien, anat d'eoc'h, gant ar varc'heien anezo, eo e vezen hoalet dreist-holl. Hag ouspenn, gant ar vicherourien, *an oberourien armou-brezel*, govien ha teuzerien-arem,

paotred kigennek an annev, an horz, ar morzol hag ar greuzeul (teuzlestr), duet-holl o dremm hag o divrec'h d'ezo gant ar moged hag an uzor. Douget-mat e oan ivez e-keñver an « drouizezed » dre ma vezent bepred yaouank ha kaer em levriou. An drouized, en enep, am leze yen ha diseblant. Evit ar paotrig brezelgar ha marc'hgar m'edon, n'oa netra a awenus enno, gant ar stumm laket d'ezo gant ar skeudennerien : hirvarveien diarm a-grenn (a-wechou e oa eun delenn en o dourn !), bepred war droad, ha gwisket evel pa vije bet gant rochedou-noz hir-hir. Ne garen ket ar barvou hir. Ha ne gaven ket mat ar saeou hir evit ar baotred.

Setu an traou o deus va degaset ez vihan d'ar Geltiadelez (24). Levriou brezonek heñvel pe damheñvel ouz ar re lennet ganen em bugeliez a hellfe, war a gred d'in, ober an hevelep labour en ene, spered ha kalon bugale all (25).

(24) Bez' ez oa, e levraoueg va zad ha va mamm e Gwiler, *An diweza Brezoned* gant Emil Souvestr. Al levr-se a lennis (dre guz, war a gredan) abred-kaer. Gant yaouank edon, n'oan ket gouest da veiza ar palevarz zoken eus ar pez a lennen. Etro 1885 e oa moarvat, abretoc'h marteze. Traouïgou plijus d'in a gavis el levr-se, en o zoucz eur plac'h o tiwarega saeziou ouz moraerien diwar beg gwern eul lestr. Levezoniet gantañ n'oun ket bet avat. Na gant hini all ebet eus levriou Souvestr a brenis diwezatoc'h e Pariz, *An Ouled vreizek*, *Eñvorennou eur Breiz-Izelad*, h. a. Hegaset e vezen gant tro-spered Souvestr. Ken n'oun bet biskoaz evit adlenn e levriou eur wech peurlennet ganeu. O skarza abred a ris a-ziwar lañsedou va armel-levriou.

(25) Ret eo lavarout amañ em boa amzer da c'hoï ha da beurc'hoï va lennadennou, divugel war va zro evel ma vezen e-pad unnek miz eus ar bloaz. Rôet eo bet d'in, evel d'ar vugale all, kanetennou, kelc'hiouïgou-c'hoari, kornigellou, skobitellou, h. a., nemet implij ebet n'em eus graet anezo, koulz lavarout. Mil gwech hoalusoc'h e oa ar c'hoariou a ijinen diwar va lennadennou, rak neuze e oa kevrennou kaera ar bed bras ha trivliusa, marzusa mareveziou an istor a zeue lerc'h-ouz-lerc'h er c'horn-liorz am boa dibabet da c'hoariva. Ar sabrennou,



Ar pep reta da sevel a vefe eun Istor eus Kelted an Hen-amzer, rôet ennañ a-walc'h a dro da zanevell an darvoudou evit ma vefe lennet an danevell-se *dre het, diwar blijadur*, evel ma lenner eur romant

klezeier, pistolennou ha fuzuliou dre emors prenet er staliou, an armou oberiet ganeu (gwaregou, kroazwaregou, saeziou, goafiou, tokhouarnou houarn-gwenn, skouedou prenn pe gartoñs livet), a oa a-walc'h da gas ar c'hoariou da vat ha da rei da bep hini anezo e liou... a-unan gant traouïgou-all, stumm an amzer dreist-holl. Pep c'hoari en doa e gabell ouspenn : boned astrakan du evit ar c'hoariou-gouñv (Turked, Mongoled, traperien bae Hudson), boned bro-Skos evit ar c'hoariou gouezelek (derveziadou lusenn), boned-martolod evit ar c'hoariou-merdeadurez (dervezìou avelek pe moradennet an amzer enno), turubanou ruz pe wenn evit ar c'hoariou indezek, tog plouz eriennet-ledan evit ar c'hoariou meksikanek ha morianek (ar re-se a c'houlenne gor an bañv), talgen pluennek evit ar c'hoariou indianek, shako kartoñs livet (benet ha livet ganen, gwriet gant va mamm avat) evit ar c'hoariou tennet eus romantou Erkmann-Chatrian *Konskrid* 1813 ha *Waterloo*. H. a. — Difennet e oa d'in gant va mamm mont da c'hoari gant bugale ar voure'h (lostaat outo n'em eus graet nemet war skiñvier skolgalekiz ar person e 1888-1889) gant aon he doa ne gemerjen diganto plegou-fall, ar rustoni ha dreist-holl ar gevierez a oa argarzus d'ezi. Gant ar skiant-prenet am eus bremañ, ec'h anzavan e oa ar wirionez gant va mamm war ar poent-se. Gwasa kentelierien ar bugel eo ar vugale all a vev war e dro. D'an nebeuta e kemero diganto ar pleg — a viro a-hed e vuhez — da veza levezoniet ha renet gant an dro war dro. Pa 'z is d'al lise ê miz Ebrel 1891, e oa bet kaletaet d'in da vat va spered gant lennadennou ha prederiadennou ar gouelec'h. Tuet da veza levezoniet n'oan ket ken, hiviziken, ha re vurutellus e oa ar sell a stagen ouz va c'henskolidi evit ma vijen temptet d'en em heñvelaat outo. Estrenien ez int chomet d'in. — Eur gredenn-all eus va mamm eo eun dra vat evit eur bugel beza hoalet abred gant eur skiant bennak. « Gwella gwarez eur gwaz a-hed e vuhez eo beza dalc'het da vat e benn d'ezañ gant eur studi pe studi » a lavaras-hi eur wech (etro 1888) d'am zad diwar va fenn va-unan, rak laouen e oa ouz va gwelout dedennet gant an Istor hag an naturouriez. an douarouriez dreist-holl (kerkent hag ar bloaz 1885 e oan bet boemet gant an dremmweliou digoret d'eomp gant ar skiant-se, hag he doa an dimezell Alis Huet degaset d'in da lenn kement levr douarouriez a oa e levraouez ti-skol Gwiler). — Arabat dastum diwar an traou-se, e oa ac'hanoun eur sant bihan. Mar doan karet kalz gant ar person koz, an Aotrou Rossignol, dre ma oan deuet da veza unan eus e aketusa skolidi, ken

avanturiou (26). Eeunet ha kompezet eo bet an hent d'eur seurt oberenn dre labouriou ar gelliegourien abaoe amzer Kaspar Zeuss, ha, dreist-holl, abaoe hanterkant vloaz. D'eur brezoneger kelaouet-mat, lennet gantañ kement a dalv ar boan, gôet a-zoare en e spered e glopennad-deskadurez, ne vije bremañ diaester-all ebet da drec'hi nemet hini an amzer a zo da gavout evit skriva.

Ret eo e vefe skeudennou stank ebarz al levr-Istor-se, ha skeudennou graet, neket hepken gant eun treser donezonet kaer hag akuit war e vicher, hogen gant eun treser desket bras war gement a denn da Gelted an Hen-amzer :

1° Neuz-ouenn. Ker gwaz fazi e vefe rei da Gelted alouberien-vroiou ar c'henta milved kent H. S. an dremmou a weler bremañ peurliesa gant hor c'houeriaded a Vreiz-Izel ha ma vefe pourtrezi Ibered pe

gwir all eo em eus c'hoariet e-leiz a droiou fall gant va gwaregou, va saeziou, va lasou-bann ha va zennou-mein (eur banner-mein, eur meinataer eus ar gwasa e oan) ouz al loened a oa ganeomp, evned-porz, koulined, gevr, kizier, ki, hag ouz raned poull-dour brasa al louzaoueg (*matanza* pe lazadeg ar reuniged en enezennou Pribilov a raen diwar o c'houst bep hañv, pa 'z ae ar poull da hesk gant ar sec'hor). Kroz ha rebech am eus klevet meur a wech evit ar gwall-daoliou-se, hag ivez evit an tanioù-kamp bihan a enaouen e korn gouesa ha kuzeta al liorz, daoust d'an difenn a oa bet graet ouzin c'hoari gant an tan.

(26) E-keñver beoder an danevell, levriou Amede Thierry (1797-1873) *Istor ar C'halianed belek aotrouniez ar Romaned*, *Istor Galia dindan aotrouniez ar Romaned*, h. a., a vije skoueriou da heulia. N'int ket aval e-keñver ar poentou-mañ : 1° alies e lavar an danevellour muioc'h, kalz muioc'h, eget n'o deus lavaret d'eomp skrivagnerien an Hen-amzer, ha pez a lavar neuze n'en deus diazez ebet : e faltazi, ijin e spered n'eo ken ; 2° lezel er-maez eus e zanevell en deus graet kalz a draou a lenner e skridou an Hen-amzer hag o dije gallet pinvidikaat, keltiekaat e zanevell ; 3° digoulzet, diamzeriet, warlerc'hiet-spontus eo bremañ e ouiziegez a zo hini kenta hanterenn an XIXvet kantved.



Romaned an Hen-amzer diouz patrom Indianed spagnolekaet ar Meksik. Skrivagnerien an Hen-amzer o deus taolennet d'eomp ar Gelted evel m'o deus o gwelet, hag o gwelet o deus en tu-hont d'o c'hoant ha d'o ezomm : dedennus e oa ar C'hreisteiz d'ar Gelted hag hen ergerzout o deus graet stank hag alies evel argadourien, evel brezelourien arc'hantlu (goprsoudarded), evel kannadourien, micherourien (ijinourien-houarn peurgetket) ha marc'hadourien (marc'hadourien-gezeg dreist-holl), evel sklaved ivez (27). Kadarnaet eo o zesteni, *testeni ar skridou*, dre an oberou maen kizellet deuet d'eomp diwar dourn skeudennerien an Hen-amzer : delwennou hag izelvosou (gwelout levriou S. Reinac'h, K. Schumacher ha Von Bienkowski meneget war *Walarn* 76, Meurz 1935, p. 91, danevell ha notenn 10). Gwiriet en em gav bremañ an daou rummad testeniou-se, hini ar skridou ha hini ar skeudennou, dre ar relegou-tud daskoret en hon Amzer gant beredou keltiek rannoadveziou an houarn (an andoniou penna d'o anaout e labouriou Hamy ha Piroutet, war *Anthropol.* 1906-1907, 1918-1920).

2° Ar gwiskamantou, e skeudennerez Hen-amzeriz an andon n'eus nemeti d'o anaout. Gwelout da skouer e *Geriadur bras an hendraezou gresian ha roman* gant Daremberg ha Saglio ouz ar geriou *braca*, *cucullus*, *laena*, *reno* pe *rheno*, h. a.

(27) Nemet e-touez ar sklaved en em gave, gwirheñvel, tud diwar an holl ouennou bet trec'het ha bazyeoet gant ar Gelted en Hanternoz, Kornog ha Kreiz-Europa. Da neb a anavez doare-spered Hen-amzeriz n'eo ket gwirheñvel ouspenn o dije taolennet ar Gelted diouz ar sklaved hag ar sklavezed degaset a-vil-vern en o bro dre argadadennou-brezel ar Romaned e Galia. N'eo ket gant an dud dister, gant an dud eus ar werin e veze tennet o sellou. Ar benngadourien a gemerjont da batrom.

3° Ar c'hirri. Holl girri ar Gelted a zo bet degemeret gant ar Romaned. N'eus nemet digeri Geriadur bras Daremberg ha Saglio pe *Geriadurig an hendraezou roman* gant Cagnat ha Goyau evit kavout skeudennou eus ar c'hirri-se da geñver o ano : *benna, carpentum, carruca, carrus*, h. a. Ober ivez gant dastumad bras Esperandieu, *Dastumadur meur izelvosou, delwennou ha hanter-skeudennou Galia roman.*

4° An tiez. Penna andoniou d'o anaout : skeudennerez Hen-amzeriz ; mein-bez tiezheñvel Reter Galia *apud* Grenier 1906, Fuchs 1914, h. a. ; ar furchadennou grael e *Mont-Beuvray* « menez Bevrez », *Alesia*, h. a.

5° An armou, an arouezintïou-brezel (*drako*, tourc'h-gouez-arouez, h. a.). Penna andoniou : skeudennerez Hen-amzeriz betek en e oberennou munuta, dinerou ha medalennou ; an hendraezou degaset d'ar goulou gant furchadennou hon Amzer. Tresou mat, a-vil-vern, a vo kavet el levriou-mañ : Déchelette, *Laolevr hendraouriez ragistorek, keltiek ha galianromanek* ; Grenier, *Archéologie gallo-romaine* ; Coutil, *Casques antiques, protoétrusques, hallstattiens, illyriens, corinthiens, ioniens, attiques, phrygiens, étrusques, gaulois et romains*, Ar Mans, 1915 ; *Poignards, rapières et épées de l'Age du Bronze*, war *L'Homme préhistorique*, bloaveziadou 1926, 1927, 1928 ; P. Couissin, *Les guerriers et les armes sur les bas-reliefs du mausolée des Jules à Saint-Rémy* ; *Les armes figurées sur les monuments romains de la Gaule méridionale* ; *Le Gaulois de Mondragon* ; *Les frises de l'Arc d'Orange* ; *Le poignard du Faou*, war



*Rev. archéol.* bloaveziadou 1923, 1924 ; h. a. (28).

6° An hen-boblou kempred d'ar Gelted ha bet darempredet ganto : Ibered, Karthadiz, Ligured, Illirianed, Thraked, Skuthed, h. a. Amañ ivez emañ ar penna andon d'o anaout e skeudennerez Hen-amzeriz, nemet a-skign en eun niver levriou ha kelaouennou a ouiziegez en em gav an eil-skeudennou anezan war o divout : evit an Ibered, e levriou Paris, *Art et Industrie dans l'Espagne primitive* ; *Promenades archéologiques en Espagne*, h. a. ; evit ar Skuthed, e levriou Minns, Rostovtzef, Kondakof-Tolstoï-S. Reinac'h, *Antiquités du Bosphore cimmérien*, h. a. ; evit an Draked e levr Gawril I. Kazarow hag e pennadoustudi Seure h. a. (29). Diwar-benn poblou «sevenet »

(28) Diwar-benn an armou dre vras hag an obererez anezo, ez eus eul levrig-dourn mat-kenañ gant Moris Maindron a zo bet anezañ war eun dro eun naturour gouiziek, eun hendraezour kelaouet-stank, eur romantour donezonet-kaer, hag eur gofeler armou-brezel dournet-dispar : *Les Armes*, 1890 (dastumad-deski an Arzou-Kaer).

(29) Diwar va notennou : A. Bertrand, *Religion des Gaulois*, 1897, p. 168, taolenn-skeudenn XVIII, beleg kampaniat loreet e benn ; marc'heg kampaniat. — *Rev. archéol*, 1901, p. 318-9, sk. 1, 2, 3, Iberiad yaouank ; 1905, p. 47, sk. 6, Karthadudez ; 1907, p. 14, sk. 9 ha 10, brezelourien villanoviat war varc'h ha war droad, ganto war o skoaz ar vouc'hal-vann-emgann *kateia, teutona* ; p. 432, sk. 3, 4, kadourien etruskat ; p. 429, brezelour keltiat ? 1908, brezelour roman eus Celeia, sk. 4, p. 116, sk. 5, p. 119. 1909, p. 57, sk. 3, belourien illiriat ; p. 100, sk. 35, logell italiat, daouatarc'hed linennekaet oc'h ober lein he zôenn ; 1915, p. 331-5, sk. 1, 2, Skuthed. — *Rev. des ét. grecques*, 1910, p. 209, marc'heg kampaniat eus ar pevare kantved kent H. S. 1913, p. 156-7, Skuthed pe Thraked ; p. 394, gwiskamant-brezel ar briñsed hellenadek. — *Anthropol.* 1909, p. 72, sk. 6, gwaregataer sardiniat ; p. 73, sk. 7, saezataer iberiat ; p. 74, sk. 8, saezataer lukaniat war varc'h. Ar skeudennou 1, 2, 3, war ar pajennou 61, 62, 63, a zo saezataerien c'halian, *Gabali* pe *Ruteni*, *Biturges*, *Aulerci Cenomani*. — Contenau, *Civilisation phénicienne*, 1926, p. 241, sk. 91, belegez karthadat gwisket gant ar vroz diouaskellek. — Talouadurion iberek war *Rev. des ét. anc.* 1911, p. 442-3 ; thrakek war *Manuel Déchelette*, II.

ar C'hreisteiz ez eo aesoc'h d'an tresour kaout sklerijenn, dre ma 'z eus a-benn bremañ levriou mat skeudennet-stank : Martha, *Art étrusque* ; Poulsen, *Etruscan Tomb-Paintings* ; Cagnat ha Chapot, *Manuel d'Archéologie romaine* (talvoudus-kenan), Picard, *Manuel d'Archéologie grecque* ; Jéquier, *Manuel d'Archéologie égyptienne* ; Contenau, *Manuel d'Archéologie orientale depuis les origines jusqu'à l'époque d'Alexandre*. H. a.

Bez' ez eus daou dra a bouez bras a zo arabat o ankounac'haat kent deraoui sevel e brezoneg eun Istor eus ar Gelted :

Da genta. N'eo ket gant al levriou skrivet a-ratoz evito o-unan e vez levezoniet ar muia ar vugale. Ar peb anavezeta ganen eo va skiantprenadennou. Gant-se o degas a ran adarre da skouer amañ. Kenta levriou a lennis e 1884-1885 — eur wech desket d'in lenn gant va mamm (30) — eo *ar C'hontadennou Boudiged* (gant Perrault, Aulnoy, h. a.) hag *ar C'hontadennou Glas* (gant Laboulaye) a oa e levraoueg va breur. Ne welan ket ar vad am eus tennet eus o lenn nag eus lenn al levriou-all a veze em daouarn d'ar c'houlz-se : *Yod Kontez Berta* (gant Dumas), *Istor eun Torr-kraoñ-kelvez* (hevelep aozer), *ar Priñs Hadkanab* (gant Gozlan), *An Aotrou Avel hag an Itron Glao* (gant De Musset), *Avanturiou Yann-Paol Choppart* (gant Desnoyers), *Avanturiou Munc'haouzen*.

(30) Digant va mamm eo e teskis lenn e 1884 ha diganti eo ivez em eus desket dre eñvor al levrig-katekiz evit ar vugale vihan (golôet e glas-beler ha moulet e Tour) hag al levrig *Istor Santel* (kartoñset e glas-aval ha moulet e Pariz, e ti Belin, war a gred d'in). War bouez soudarded plom (eus labouradegou brudet Nuremberg), bet d'am breur, e teskas d'in ivez jedi.



*Avanturiou Pipi e bro-Sina* (gant Assolant). Lezel a ran er-maez eus ar roll-se *Avanturiou ar c'habiten Korkoran en Indez* (gant Assolant), *an Nevez Robinso suis* (gant Stahl, skeudennet gant Yann Arc'hant), hag *Istor Waon Du* a zo bet ivez e-touez ar c'henta levriou lennet ganen. *Robinson Crusoe* a lennis kalz diwezatoc'h, e 1888 pe 1889, en eul levr degaset d'in da brof gant unan eus va moerebed. Kaer am eus klask, ne welan ket pe vad a zo deuet d'in eus al levriou-se, laket er-maez an dudi am eus bet ouz o lenn hag *ouz o c'hlevout lenn*, rak kent gallout o lenn, e oant bet lennet d'in e 1882-1883 gant va zad ha va mamm e-pad nozvezion hir ar goañv, hag unan eus dudiusa kounaënnou va oad tenera eo hounnez, kounaënn al lennadennou graet d'in gant va c'herent a ouie mat-tre lenn a vouez uhel (31). Skuiza a ris abred gant an holl levriou-se hag abretoc'h c'hoaz gant ar c'hontadennou boudiged. O welout e oan aet gwrac'h gant ar boudiged (gant ar re yaouank ha kaer anezo, anat d'eoc'h), va zad ha va mamm, goude c'hoarzin, a lavaras d'in, diouz an doare kuñv, lirzin ha hegarat a oa o hini, n'oa ket a voudiged e gwirionez. Glac'haret-holl e voen gant ar gwall-gelou-se, ha diwar neuze e teuis da zigarout al levriou-se n'oa enno nemet gevierez ha touellerez. Gant al lennadennou graet ganen diwar ar bloaz 1885 eo ez oun bet leve-

(31) Kalz a levriou all am eus anavezet evel-se, kent gallout o lenn va-unan, dre lennadennou a vouez uhel graet gant va zad ha va mamm : *ar c'habiten Hatteras*, *Bugale ar c'habiten Grant*, *Bro ar Feuriou*, *Ugent mil leo dindan ar moriou*, h. a. — *An Nozvezion arabiat*, levriou Livingston, Stanley, Maj, Whymper *Beajou en Alaska* ha Raynal *Peñseet war an enezennou Auckland* a anavezis abred dre ar skeudennou anezo a veze diskouezet ha diskleriet d'in gant va c'herent da noz, kent ha goude koan.

zoniet : romantou Jul Vern, an dek bennak anezo a oa e levraoueg va breur, eur 5 pe 6 all bet róet d'in eus 1888 da 1892, hag eun hanter-zaouzegad-all a oa e levraoueg va c'henitervez Elesbed e Pariz e 1891-1892, romantou norz-amerikat ha su-afrikat Maen-Red, setu al levriou o deus digoret d'in ec'honderiou ar bed ha tennet va sellou war skiantou an Natur, oablouriez, douarouriez, moroniez, douaroniez, louzawouriez, loenoniez. Kalz e llean d'al levriou-se (32) hag ivez d'eur rummad gwirionoc'h a vouladuriou evel Jul Vern, *Dizoloïdigez an Douar : Istor ar Beajou Bras hag ar Veajourien Veur*. 3 levrenn skeudennet-slank, 1886, 1887, bet prenet gant va zad ha va mamm kerkent ha peurvoulet, da lavarout eo e 1887 pe e 1888 d'an diwezata, *ar Ginkinataerien* gant Paol Markoa, bet róet d'in e priz gant an Ao. Bury, mestr-skol Gwiler e 1889 (33), h. a. Ar penna levr am sachas davet ar Gelted, ar yezou keltiek hag ar Geltiadelez, levrenn genta *Istor Bro-C'hall* Herri Marzin, n'eo ket eul levr skrivet evit ar vugale. Ha n'eo ket evit ar vugale kennebeut e skivas Gaoter Skott *Konnestabl Chester, Fulenn Berz, An ofiser a fortun,*

(32) Ha va-unan-penn n'oun ket. En e levr *Dix ans sous Terre : campagnes d'un explorateur solitaire*, 1934, p. XVIII, e lavar Norberz Casteret ez eo bet dedennet ez vugel davet an ergerzout-mougeviou gant romant Jul Vern *Beaj da Greiz an Douar*. Dre gant ha kant e c'hellfed dastum testeniou-all heñvel ouz hennez a c'halvedigeziou bet enaouet ez yaouank gant seurt romantou.

(33) *Paul Marcoy* (evel ma skrivont) eo De Saint-Cricq e wir ano. E veajou e Su-Amerika, Perou, Bolivia, Rio Madeira, Stêr an Amazonezed, a zo bet moulet da genta war *Tour du Monde* eus 1862 da 1877. War *T. du M.* 1869 eo bet moulet ivez beajou Whymper ha Raynal meneget en notenn 28. Ar mouladuriou distag anezo e levraoueg va breur a oa warno ar bloaziadou 1870 evit Raynal ha 1871 evit Whymper.



*Rob-Roy, Waverley*, ha Whyte-Melville *Ar Glezeiataerien : Roma ha Judea.*

D'an eil. Dedennet e vez ar vugale gant ar gened (34), gant ar gadarnded, gant ar c'huriou, gant an trec'hiou. Gant-se, arabat poueza re war drouziwezou ha kiladegou ar Gelted diwar an trede kantved kent H. S. Pe da vihana diskouez ez int bet evurusoc'h eget ar gevezerien veur ha brudet o doa en Hen-amzer. Hag i bihanaet, ha krennet d'ezo o zachenn, ez int deuet a-benn da veva e-keit ha m'emañ aet da get Karthadiz, an Ibered, al Ligured, an Etrusked, an Ombrianed, an Illirianed, an Dhraked hag ar Skuthed (35).

(34) Bez 'ez oa e levraoueg va zad ha va mamm e Gwiler eul levr skeudennet gant Grandville anvet *Les petites misères de la vie humaine*. Va c'herent, o kredi va dihuedi, a ziskouezas d'in abred skeudennou al levr-se, nemet dont a ris buan d'hen kasaat, gant divalo ha lu e kaven an holl dud skeudennet ennañ, anezo hourc'hizien levitennek peurvuia. O fedi a ris paouez a ziskouez d'in al levr vil-se, hag en eur c'hoarzin hen lakjont endro en eur c'horn eus o armel-levriou. A-walc'h e oa bet koulskoude an darempred berr-se evit va lakaat da gasaat ha da zisprizout gwiskamantou ha doareou ar vourc'hizegez. O poueza a-du gant-se eo bet, gwir eo, va holl lennadennou war-lerc'h e oa ar benndud anezo gwazed dispont, bet kaletaet o daouarn hag o divrec'h gant labouriou garo a bep seurd, bet spelc'het o dremm gant heol hag avel ar maez : brezelourien, merdeïdi, dizolòerien-vroiou, difraosterien-ouelec'hiou, trevadennerien. Ma vije bet skeudennet d'in, em bugellez, ar Gelted koz hag emgannerien Ballon evel truilheien divalo, lu, heugus da welout, diarvar eo e vije chomet en he vi, hep nodi, hep diwana, va « galvedigez » keltiek. Bouk evel koar eo ar vugale vihan, ha hir-zalc'hus eur souez enlouc'hadou an traou warno.

(35) N'eo ket sur e vije an euskareg-bremañ diwar yezou iberek an Hen-amzer. Yezou indezeuropek e tiskouez beza bet yezou Iberia en Hen-amzer (gwelout an testeniou dastumet gant Philipon, *Peuples primitifs de l'Europe méridionale*, 1925). Nann-indezeuropek e hañval beza an euskareg, daoust d'an amprestadennou stank en deus graet en Hen-amzer digant ar c'heltieg hag al latin, ha diwezatoc'h digant ar yezou romanek. Heñvel eo evit an albaneg-bremañ : e andon en illirieg an

Tevel war an drouziwezou n'heller ket hag eun dra fall e vefe. En em astenn re warno a zo falloc'h c'hoaz, rak lakaat a ra da c'henel stumm-spered an drec'hidi, stumm-spered an dud morzet, kropet, abafet, meveliet, dindan gazel-ge, dic'halloud da gas netra da benn ha da vat, dic'halloud zoken da gregi gant tra, nemet dindan renadur estrenien e vefe.

Klevout a reer alies tud o lavarout : « N'eus ket a zen hag a vefe ret-holl ar vezañs anezañ » pe evel ma lavaront peurliesa er vro c'halleget-mañ : « *Il n'y a pas d'homme indispensable* ». Dalleien an dud a gomz er c'hiz-se. Diwar gwelva Sirius zoken n'eo ket gwir o lavar, rak diwar gwelva Sirius an Denelez abez eo ha n'eus ket ezomm anezi. War c'horre ar bed-mañ, gant skiant-prenet an Istor ha gant skiant-prenet ar vuhez-bemdez, e teu al lavar-enep : « Bez 'ez eus tud hag a zo ret-holl evit ma vefe graet labouriou zo. Dre ma n'eus ket bet ganto an dud ret er mareou ret, an dud dereat er predou dereat, ez eo kouezet kemend-all a vrôadou hag aet da get kemend-all a yezou ». Gant an dud e vez an distervez-ene lodenn an darn-vuia. Gant-se, a-walc'h eo an diouer a dud dereat er mareou dereat hag el lec'hiou dereat e-pad eun nebeut remziadou evit kroui tonkaduriou istorek flastrus, a zo mil boan goude-se ouz o zerri, tonkaduriou ha n'heller terri e gwirionez nemet dre

Hen-amzer n'eo ket anataet c'hoaz : leun-brein eo ouspenn a c'heriou deuet d'ezañ eus ar yezou bet komzet war e dro : latin, yezou romanek, gresieg, slaveg, turkeg. Evit yez iranek ar Skuthed, diou yezig vihan a vremañ, an eil er C'haokaz, eben e-harz Samarkand, a ziskouez beza aspadennou anezi, koulz ha netra eo kement-se e kemm diouz an ec'hon a rannved dalc'het gwechall gant ar Skuthed : eus Germania da harzou Sina.



zistrolla an elfennou ouz o ober, ha terri an elfennou-se unan-hag-unan (36).

An efedusa, galloudusa enep-kontamm ouz danevell digalonekaus an drouziwezou hag ar c'hiladegou eo hemañ am eus graet gantañ a-hed va buhez penn-da-benn : trei war istor ar poblou bihan aet eus a vihan da vras, an Alamaned da skouer, bet o andon en eun nebeut rummadou-tud gwall-zister deuet eus enezennou ha ledenezennou Skandinavia (lennit Karsten, 1931) emledadeg an Durked hag ar Vongoled war Azia hag Europa (37), emskignadeg ar Spagno-

(36) E dibenn levr Gustav Le Bon, *La psychologie politique et la défense sociale*, ez eus, a-zivout an distrolla-elfennou oc'h ober an tonkaduriou, eur pennad talvoudus da lenn evit ar re a vennfe *mont da dorrerien-donkaduriou*. — Bemdez e weler strolladou-tud, dre o leziregez, o dallentez, o faziou lerc'h-ouz-lerc'h, o kroui tonkaduriou. Dilezadeg ar brezoneg gant an noblañs hag ar vourc'hizien en XI^vet^-XIII^vet^ kantved, ar seiz kantved a zigelenn hag a zistudi a zo bet da heul evit ar vrezonegerien. *hep den ebet e-pad ar seiz kant vloaz-se evit ober an traon rela evit ar Yez*. o deus torret Brezoneg meur unvan ar Grenn-amzer, laket ar rannyezou da sevel ha da baotaat dre-holl, lazet an holl c'heriadur uhel bet miret gant an iwerzoneg hag ar c'hembraeg. krouet en eur ger an tonkadur hon eus da derri bizio.

(37) L. Cahun, *Introduction à l'histoire de l'Asie*, 1896 ; R. Grousset, *Histoire de l'Asie*. II ha III, 1922 ; *Histoire de l'Extrême-Orient*. 2 levrenn, 1929 ; Chavannes, *Documents sur les Tou-Kiue (Turcs) occidentaux*, Sant-Petersburg, 1903 ; *Notes additionnelles sur les Tou-Kiue occidentaux*, war *T'oung-Pao*, 1904, p. 1-110 ; De Groot, *Die Hunnen der vorchristlischen Zeit : chinesische Urkunden zur Geschichte Aziens übersetzt und erläutert*, 1921 ; Drouin, *Mémoire sur les Huns Ephthalites*, war *Museon*, 1895 ; Howorth, *The Avars*, war *The Journal of the Royal Asiatic Society*, 1898, p. 721-810 ; S. Lévi, *Notes sur les Indo-Scythes*, war *Journal asiatique*, 1896, p. 444-84 ; 1897, p. 5-41 ; V. Smith, *The early history of India from 600 B.C. to the Muhammedan Conquest*. trede mouladur, Oxford, 1914 ; Stanley Lane Poole, *History of the Moghul Emperors*, London, 1892 ; *Baber*, Oxford, 1899 ; *Aurangzeb*, 1919 ; Kennedy, *History of the Great Moghuls*, Kalkutta, 1905 ; Von Noer, *Kaiser Akbar*, 2 levrenn, Kiel, 1880-1885 ; V. Smith, *Akbar*, Oxford, 1917 ; Moreland, *From Akbar to Aurengzeb*, London,

led, Portugaliz, Hollandiz hag ar Saozon war ar bed-holl. Mammennou a nerz-kalon a zo evel-se dre-holl en Istor : mont d'ezo hag o brezonekaat, *o brezonega*, a zo ret.

*O brezonega !* Rak ar Yez, ar Brezoneg a van ar Benveg Meur, ar Benveg n'eus nemetañ da verka ar Youl hon eus da genderc'hel ar Gelted treuz-didreuz d'ar rannamzer-mañ. Heñ eo war eun dro *ar Benveg* hag *ar Pal*, ar Benveg d'ober gantañ hag ar Pal da dizout : e ampartaat d'an deskadurez ha d'ar sevenadurez a zo ret, d'e lakaat adarre en e renk gwechall, *hini yezou meur ar bed*. Gwa d'ar re a lavar e c'heller ober vad d'ar Brezoneg, e adsevel hag e selvel dre ober gant ar galleg. Ker gwaz eo ha lavarout e tasorc'her eun den krouget dre starda ar c'hrouglas en e gerc'henn. Ret eo studia dibaouez ar Brezoneg, e groueria ouz goulou ar yezoniez veur hag ar genyezoniez keltiek. Eno emañ an dalc'h ! Karout ar Brezoneg n'eo ket a-walc'h. Bez' ez eus karanteziou dall ha diskiant hag a ra muioc'h a zroug eget a vad d'ar yez karet. Etre daouarn tud vat, hogen digelenn ha distudi e-keñver keltiegouriez, ez afe buan ar Brezoneg lennek da gafarnaom an holl zistresadennou a

1923 ; Quatremère, *Histoire des Mongols de la Perse écrite en persan par Raschid-ed-Din*, Paris, 1836 ; Bouvat, *L'Empire mongol*, 1927 ; Alltunian, *Die Mongolen und ihre Eroberungen in Kaukasischen und kleinasiatischen Ländern*, Berlin, 1911 ; Barthold, *Turkestan down to the Mongol Invasion*, London, 1928 (Gibb Memorial Series, V) ; Curtin, *The Mongol in Russia*, 1908 ; Strakosch-Grassmann, *Der Einfall der Mongolen in Mitteleuropa*, Innsbruck, 1893 ; Bachfeld, *Die Mongolen in Polen, Schlesien, Böhmen und Mähren*, Innsbruck, 1889 ; Cordier, *Histoire générale de la Chine*, 4 levrenn, 1920-1924 ; Parker, *China, her history, diplomacy and commerce from the earliest times to the present day*, eil mouladur, London, 1918. H, a.



gaver er rannyezou beo e-lec'h beza ar c'hendastum eus ar pep gwella hag eus ar pep reisa a zo er rannyezou-se. En em wellaat, en em ampartaat dre ar studi a dle beza reolenn-vuhez pep brezoneger. En em wellaat a-benn gallout kas an traou war well ha war-raok.

M. M.
27-11-1941

Goude-Skrid. — Ouspenn oberenn teirlevrennek Abel Rey, *La Science dans l'Antiquité* (I, ar ouiziegez reterel kent ar C'hresianed ; II, ar ouiziegez hellenek ; III, ar ouiziegez hellenadek), eus ar rummad « Emdroerez an Denelez » renet gant Herri Berr, meneget uheloc'h da geñver Aleksandria-Ejipt hag he Skol-Veur vrudet, e c'heller erbedi oberenn danvezleun Per Brunet, ezel Akademia etrevrôadel Istor ar Skiantou, hag Aldo Mieli, sekretour hedbuhez en hevelep kevredad-studia, *Histoire des Sciences : Antiquité*, eur pez levr 1224 p. en-8 gant kant skeudenn (e ti Payot).

*A-zivout Istor ar Bed.* — D'an hanter-zaouzegad tud o deus lennet eus an enebenn genta d'en enebenn diweza ar c'hevrennou moulet anezañ e tlean rei da anaout kement-mañ. Kaset eo bet da benn ganen an oberenn-se e 1937-1938. An teir c'hevrenn vras diembann ouz he c'hloza 1° *Afrika en tu diouz ar C'hreisteiz d'ar Sahara* (Duafrika = Afrika an Dugroc'heneien, ar Vorianed), 2° *Amerika*, 3° *Hentou bras ar Sevenadurez*, a zo anezo e stumm brouilhedou. Bez' ez eus anezo ar brouilhed-se end-eeun, an trivet pe ar pevarvet hini, a rôen da lenn da Fransez Vallee evit

ma vije eeunet, reizet ha gwellaet e pep giz ar brezoneg anezañ. Nemet ar brouilhed-se, ha d'ezañ beza helenn a-walc'h, ñ'eo ket mat da veza fiziet etre daouarn ar voulerien : 1° War an daou du eus ar follennou-paper emañ skrivet ; 2° toueziet eo ennañ stagadennou d'an danevell ha d'an notennou war baperennou distag a bep ment : diaes-kenañ e vefe da vicherourien en em zibab en eur seurt luziadeg ; 3° diouerì a ra d'ezañ ar gwellaennou a zegasen bepred d'am labour ouz hen adskriva evit ar moulerez ; 4° a zo gwaz, al levrlennadur (levroniez, bibliografiez) diwar-benn Amerika a zo bet dastumet buan-ha-buan ganen da gounskrid war eur bern paperennouïgou dihelenn-meurbet ar skritur warno. N'eo ket bet darnaouet, tammetaet ganen al levrlennadur-se hag adskrivet pep darn anezañ el lec'hiou dereat, e traoñ ar pajennou. A bouez bras eo kement-se. Rak, her gouzout a ran dre skiant-prenet, da veza deskus da vat, talvoudus e gwirionez d'al lenner troet war ar studi (38), e rank al levrlennadur beza bevekaet dalc'hmat gant an danevell, da lavarout eo en em gavout kichen-ha-kichen ganti war an hevelep pajenn, e-touez an notennou-traoñ. Dastumet a-vloc'h war

(38) Envel a ran lenner trôet war ar studi an hini a venn mont, pelloc'h eget al levr emañ o lenn, davet mammennou an anaoudegez, an hini a zo danvez ennañ da ober labour klokoc'h, pervesoc'h, gwelloc'h e pep doare. Mantrus e kavan arvesti ouz dour-sac'h an azeuladou difrouezus, an dud tolpet, morzet ha kropet en-dro d'eul levr a reont al Levr, o kas an aozer anezañ da Vestr (evel ma lavaront), da lavarout eo e gwirionez da arc'hbeleg balzamet, idol prenn livadennet, ma tennont outañ pennlinadou hag ezañsadou. Pez a zo dedennus avat, ha dudius-kenañ, hag awenus-dreist, en Istor ar Gouzoud dre vras, hag en Istor ar Gouzoud er yez-mañ-yez, eo ar gwel eus chadenn ar skridou oc'h en em astenn bepred, pep skrid nevez o verka eun araokaënn, eur wellaënn war ar skrid diweza bet moulet araozañ.



zek pe zaouzek pajenn e dibenn eul levr, ne vez ket lennet al levrlennadur gwella, zoken gant an dud a gar anaout mammennou pe andoniou an traou a lennont. Doare-ober Herri Berr en e gendastum eus Istor an Denelez a zo falla hini da heulia e pep keñver, ha da genta e-keñver aezoni ha mad al lenner (39). Hegasus eo da hemañ kavout e traon pep pajenn nivegennou roman hepken, ha beza rediet bep gwech da vont da ober ar furch e dibenn al levr evit gouzout peseurt levr, petore skrivagner a zo dindan an niverennou-se.

Eur ger ouspenn. Lezel am eus graet er-maez eus va Istor ar Bed an Istor politikel, o veza ma 'z eo hemañ Istor torfedou an Denelez. Ar pep reta da anaout en Istor ar Bed, ar pep kenteliusa, ar pep dudiusa eo Istor ar Sevenadurez hag ar Sevenaduriou, Istor ar Gouzoud, istor ar Gwellaennou degaset e pep tra gant labour an dud. Er-maez eus an tachennou sevenadurel, n'eus nemet fank, gwad, daerou ha mez da zastum ha da gounaat en Istor an Denelez. N'eo ket eur gaou lavarout e oa muioc'h a eurvad o ren war an Douar, evit an holl grouaduriou, d'ar mare ma na oa eus an Denelez nemet eun nebeut kantadou kuntuilherien, hemolc'herien ha pesketaerien o veva, dre diegeziou digevret, a-skign war c'horre ar Bed. Hizio emañ o waska war bep tamm douar kevannezus pouez an Engroez hag e Savaduriou. Da neb a anavez ar freuz, ar reuz hag an euz degaset er Grouadelez gant Ren mab-den, ez eo eur frealz soñjal a-wechou n'eus goude-holl eus an Denelez a-bez, Tre-

(39) An hini divizusa eo avat e-keñver moulerez, ha setu end-eeun perak ez eus bet graet an diuz anezañ en amzer-mañ a geraerez. *Nemet mad al lenner da genta !*

menet, Bremañ ha Dazont, nemet eur wilc'hadenn er vuhez hollvedel, pe, diouz doare-lavar Indeziz, eur fall-huñvreig-verr e penn Brahma (40).

(40) Ya da ! Nemet da ziwall ez eus amañ. Diouz an implij a reot gant ar meizad-mañ, e vo mat pe fall evidoc'h. Pe glud berr-bad d'ober warnañ eun diskuizig, eun tenn-alan, eur pennad-diheugi, pe vez d'en em sebelia ez veo. Heñvel ouz yec'hed ar c'horf yec'hed ar spered : eur stad a gempouez etre traou disheñvel hag enebet-rik. — Tra-all bremañ. Er pennadoù-meuleudi a-zivout eur wezeg a zo uheloc'h en danevell, em eus laket a beb eil *kerzin* da envel ar *sorbus* hag ar *crataegus*. Ouz hen ober em eus sentet gwech ouz Geriadur Vallee, gwech-all ouz va eñvorennou-yaouankiz (hervezo eo *kerzin* ano ar *Sorbus aucuparia*). Dibab da vat n'hellan ket ober. Da heti eo e vefe dastumet an holl anoiou brezonek a wez hag a blant-all e boaz er brezonegou beo gant louzawourien akuit a lakfe d'o heul o ano gouiziek latin, a zo an ano deskus e gwirionez, ha neket o ano e galleg ar Vro, rak hemañ (kement-se a zo gwir dreist-holl evit al louzeier) a zo alies ken divunadellus, pe divunadellusoc'h c'hoaz eget an ano brezonek. Krouerla an dastumad ouz goulou ar genyezoniez keltiek a vefe da ober goude-se ha dibab ar pep gwella evit ezommou ar Brezoneg lennek (4-12-1941).

Moulerez 17, ru d'Algesiras Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

